*Pep gwir miret striz*

# TAOLENN

Pajenn

# D'ar skrivagnerien yaouank

Gwalarn, *evit ar wech kenta en e istor, a zeu er-maez diwezat er miziou-mañ. Eun taol fall a bakas d'ar 15 a viz Ebrel, pa voe diskaret va zi gant eur vombezenn saoz. Kement dournskrid aozet evit an niverennou da zont a voe distrujet, en o zouez eur studiadenn a bouez a-zivout chal ha dichal ar galleg e Bro-Saoz er Grennamzer, kontadennou, barzonegou, troidigeziou diwar ar c'hembraeg hag an iwerzoneg.*

*Ret e voe d'in dastum e berr amzer danvez da leunia va c'helaouenn. Darn eus va c'henlabourerien, — darn hepken, — o veiza pebez samm pounner a goueze war va diskoaz, a gasas d'in oberou nevez prim-ha-prim. Trugarez d'ezo.*

*Tamm-ha-tamm e fell d'in ober en doare ma tegouezo* Gwalarn *gant al lennerien, evel gwechall, e deveziou kenta ar miz merket war ar golo. Seul vuioc'h a skridou nevez a vo kaset d'in, seul aesoc'h e vo d'in al labour.*

*Eur c'halvadenn a ran dreist-holl d'ar baotred ha d'ar merc'hed yaouank, ar re a welomp ken stank o studia ar yez, o lenn kement tra a vouler enni, o tremen an Trec'h Meur, ha me 'oar. Souezet e vezan pa soñjan, o lenn lizerou skrivet gant ar re-se en eur brezoneg reiz, flour ha pinvidik, n'eus ket muioc'h a skrivagnerien en o zouez. Daoust ha n'o dije netra da lavarout, pe daoust hag al lentegez eo a vir outo da gas tra pe dra da* Walarn ?

Gwalarn, *koulskoude, a zo bet hag a chom eur gelaouenn yaouank, eur gelaouenn veo, digor da bep striv, da bep arnod, da bep menoz nevez. Ha kredi a ra d'eoc'h e ranker beza tud koz, leun a ouiziegez hag a skiant-prenet, evit kaout ar gwir da embann eur pennad amañ ? Neuze, n'am anavezit ket, n'anavezit ket ar spered a zo bet o ren e* Gwalarn *abaoe an derou.*

*E-keñver eun dra hepken oun bet atao dibleg : e-keñver an doare-skriva. Goulennet em eus atao digant va c'henlabourerien skriva holl en hevelep giz. Rak kredi a ran ne c'hell eur yez beza trec'h en amzer bremañ nemet pa vez lakaet en-dro d'he reiz-skrivadur reolennou houarn, kabestret-striz faltazi pep unan. An doare-skriva unvan implijet atao gant* Gwalarn *a zo bet e-touez pennabegou hor berz hag hol levezon.*

*E-keñver pep tra all e vije bet diaes beza ledanoc'h a spered egedoun. Ar pennadou disheñvel, dre ar stumm, dre an danvez, dre andon ar menoziou, a zo bet embannet amañ a ziskouez n'em eus klasket biskoaz redia nikun da senti ouz eur stur resis. War dachenn ar yez zoken, — evidoun da veza brudet evel eur rener didruez, — ma'z eus eun dra da damall d'in, ez eo beza bet re laosk ha re c'houzañvus gant an holl.*

*Va brasa dudi a vefe kompeza an hent d'ar skrivagnerien nevez. Eur fazi a ra, avat, ar re a skriv d'in da gaout ali. Skoazella a c'hellan e pep doare nemet unan : n'oun ket graet evit kuzulia. Kasit d'in oberou graet. Mar talvont ar boan, o embann a rin.*

ROPARZ HEMON.



# EÑVORENNOUIGOU

gant F. Vallee

*Ali*

*Da glokaat* Eñvorennou eur Brezonegour, *em eus goulennet ouz F. Vallee dezrevella d'in d'o skriva eñvorennou all diwar-benn an traou en doa gwelet hag an dud en doa anavezet. O skriva am eus graet diwar e glevout e-pad miz Gouhere, Eost, Gwengolo ha Here 1932. Lennet ha reizet ez int bet goude-se gantañ* (1).

M. M.

## I. SAOZON BENAC'H

Eur sell a rankomp ober da genta war stêr Leger a gej e Benac'h gant ar Gwik (2). Kresket he dou-

(1) E 1932 pe 1933 eo bet skrivet an ali-se. An dournskrid embannet gantañ a gavan sac'het e-touez paperou ar bloaveziou-hont. Manet eo e darn, evel m'eo manet war he darn, hanter-voulc'het, troïdigez vrezonek *Llawlyfr Llydaweg canol* H. Lewis (Kêrdiz, 1935) en doa F. Vallee staget ganti e 1936, ganen da sekretour. Etre ugent ha tregont pennad a dlee beza e dournskrid an Eñvorennouigou, diouz va menoz. Eiz hepken a zo bet skrivet. E dibenn an dournskrid diglok-se, e oa eun droïdigez eus galleg B. A. graet gant F. Vallee diwar va goulenn. Bez' ez eus, er pennad troet evel-se, traouigou, mat derc'hel koun anezo en amzer-mañ. M. M. 14[vet] a viz Eost 1941.

(2) Da dronc'ha rak faziou aes da ober da neb n'eo ket yezoniour, ne vo ket didalvoud an eveziadenn-mañ : henamze-

riou, e red betek Lanuon e strad eun draonienn koadek peurliesa ha dedennus-kenañ. Kas a vez gant an dour, hag, e-kreiz an naoz, ez eus amañ hag ahont kerreg bras greunvaen ma sav ganto poull-droennou eonennus. Eno e vourr an dluzed hag e weler e-doug an hañv pesketaerien o heda ar ribl gant o gwalennou, e spi eus al lec'hiou dluzus.

Eur c'hard-leo bennak diouz Benac'h en em gave gwechall milinou-bleud. Prenet e voent er bloaz 1859 gant va zad-koz, va eontr ha va zad, a savas en o lec'h ar vilin-baper. Nemet e voe lezet ar stêr dam-dost en he stumm gwechall, gant toullou-kurun ha bodou gwern, eur stank vras hag enezennou (unan anezo bet kemeret da ched gant eul labous Sant-Marzin) (3), hag, o kloza war ar stank eur vardell ma lamme dreisti, er goañv, an doureier bras. Neuze e weled an eoged o sevel a-dreuz d'an eonennou hag oc'h ober lammou dreist penn ar vardell da vont er stank. Da gas dour d'ar rodou en em astenne ac'hano eur ganol, boull-kenañ an dour enni, ma weled an dluzed o neuñvi a-herr a vandennou. War ar ganol-se e teue Burgoyne, eur Saoz mignon d'am zad, da ober e besketaerez gant kelien va lakae est-lammet gant gwevn ha skañv e ouie ar pesketaer foeta e walenn hag ober d'ar gelienenn, e penn al linenn, nijata war c'horre an dour.

rel n'eo ket ar *g* etrevogalennek a zo e *Leger* ; eur *k* a oa en e lec'h en hengeltieg. Gant-se arabat keñveria an ano brezonek-bremañ *Leger* ouz anoiou hengeltiek al Loar hag he c'henstêr, al Loaregen (*Loiret* e galleg) : *Liger*, **Ligerikinos*, *Ligericinus*. Da get e vije aet e brezoneg ar *g* etrevogalennek a zo en henanoiou-se. M. M.

(3) *Alcedo ispida*. MM.



An eoged ne vanent ket er ganol hag e stank ar vilin. O fesketa a raed pe a-us da Venac'h pe gen-toc'h izeloc'h eget ar vilin-baper. Pesketaerien vrudet a oa d'ar pesked-se, en o fenn eur c'hordenner anvet Julian Riou. Nag a wech em eus e welet o vont d'ar pesketaerez gant e walenn-eogeta hir ha kreñv, ha, war e chouk, e vaz-krog a dalveze d'ezañ da denna an eoged eus an dour.

Ouspenn ma oa baradoz ar besketaerien, e oa Benac'h ivez, d'ar mare-se, baradoz an hemolc'herien. Klujiri ha gedon a oa stank er parkeier, hag e kaved, e lec'hiennou a zo, klujiri ruz, bras ha poun-ner, a zo aet da get abaoe ar ouenn anezo. Gouezed bras a oa ouspenn : bleizi, moc'h-gouez ha yourc'hed. E kreiz ar goañvou, e rede ar bleizi betek en-dro da di va zad. Eur porz a oa dirak an ti gant eun dor-borz a serred bemnoz. Log ar c'hi en em gave stok ouz an dor-borz-se, hag aliès en noz her c'hle-ved o yudal ouz ar bleizi. Neuze e kemere va zad e fuzul da denna anezo dre ar prenestr a skoe war an hent dirak an nor-borz. Betek e kreiz an deiz, a-wechou, e raent o mestaoliou. Koun am eus eus eun dañvadez a oa bet taget ganto eur wech war an hent a gase eus ar vilin da Venac'h. Gwech ha gwech all e veze savet huadeg war ar bleizi hag ivez war ar moc'h-gouez a oa stank o faouiou e Koad an Noz. Eur c'henderv d'in, a vourre d'ezañ kalz an hemol-c'herez daoust d'e oad tener, am c'hasas eur wech gantañ da welout an huadeg voc'h-gouez. Diwar lein eur roc'h maen-kouarz gwenn a sav e-kreiz ar c'hoad e welemp an hemolc'hadenn hag e heuliemp ar moc'h-gouez dre al lusk a roent d'ar brouskoad.

Yourc'hed a gaved ivez er c'hoad ha n'oa ket eun

dra dibaot debri morzed-yourc'h pa zegoueze d'ar gouezed-se redek er-maez eus ar wezeg ha dont da breiz d'an hemolc'herien er parkeier (4).

A bep amzer e voe brudet Benac'h e-touez an hemolc'herien hag ar besketaerien, hag e oa en em astennet ar brud-se betek e Breiz-Veur. E Llanover, pell diwezatoc'h, e klevis eun itron a Vro-Saoz o komz gant estlamm eus dluzed al Leger hag eus Benac'h, baradoz ar besketaerien.

Bez ' ez oa d'ar c'houlz-se eun den mat anvet

(4) Eul loen eus rummad ar c'harveged eo ar yourc'h (*Capreolus vulgaris*, gouez d'al loenoniourien). En hengeltieg, hervez Oppianos (IIvet kantved goude H.S.) e vez laket *iorkos* da ano d'ar bouc'h gouez. E Norz-Amerika, en XVIIIvet hag en XIXvet kantved, yourc'h a zo deuet da veza ano ar c'hariag lost-gwenn *Cariacus leucurus* gant ar venezidi eus Bro-Skos engouestlet e Kevredad-feuraoua Bae Hudson. Gallamerikaned ar C'hanada int-i ivez a rae *chevreuil* « yourc'h » eus ar c'hariag. Seurt kemmadennou-ster en anoiou loened ha plant a zo eus ar paota e yezou ar bed. E saozneg Amerika, da skouer, dreist-holl e saozneg Kalifornia, an anoiou *deer, elk, moose, cedar, pignon-pine*, h. a., a zo aet da envel loened ha gwez disheñvel diouz ar re a anvont e saozneg Europa. Dottin, *Langue gauloise*, p. 263 ; Brehm, *Mammifères*, II, p. 511 ; De Longe, *En Californie* war *T. du M.* 1897, II, p. 516 ha *passim*. — Paot emañ bepred ar moc'h gouez e bro-Venac'h. N'eus ket pell, Erwan ar Moal (Dir-na-Dor), o tistrei war droad eus Gwengamp da Goadou, a zo en em gavet e-kreiz eur vandennad anezo a oa o treuzi an hent bras. Amañ e bro-Borzig n'eus nemet lern ha koulined da jiboez. Eur wech koulskoude em eus gwelet daou chaseour yaouank o vont an eil war-lerc'h egile gant ar wenodenn a-hed linenn an hent-houarn, hag etrezo, a-ispilh dre he zreid ouz eun tamm perchenn, eur yourc'hez. Eus an Draonienn Vras, etre Porzig ha Plerin, e teuent. Ac'hano e teu al lern betek Sant-Helouri, ha n'eo ket dibaot o gwelout o vale war greiz an deiz zoken, ha betek war ar c'harrhent bras a ya eus Sant-Brieg da Bempoull. — *Faou* « ched eul loen gouez ». Ano-lec'h henvrezonek *Faubleid*, *Foubleth* « ched-bleiz ». Kembraeg *ffau*, kerneveg Breiz-Veur *fow*, latin *fovea*. E. Ernod, *Gloss. m. br.* p. 234. MM.



Aleksandr, hag heñ war eun dro sakrist, kalvez-arrebeuri hag ostiz evit ar Saozon. Eun darn eus e di en doa annezet kaer-tre evito. Pa oan bihan, edo oc'h ober e annez e ti Aleksandr eur c'habiten koz eus arme Bro-Saoz, anvet Burgoyne. Eun den d'ezañ stumm eur soudard gant e vent uhel ha sounn daoust d'e oad, nemet e oa kamm da heul eun tenn en doa bet o stourm e Bro-Indez ouz ar sipahïed en em savet (5). E zremm a veze bepred yen ha digas gantañ, n'eo ket hepken en abeg d'e demz-spered a Saoz, hogen, ouspenn, dre m'en doa bet eun tenn en e fas. Da heul, o doa ranket ar surjianed lakaat en e benn, d'ober evit an eskern brevet, eur frammadur gutta-perka, gouez d'am zad. En unan eus e zaoulagad e talc'he bepred eur werennig rond a dalveze d'ezañ da lunedou.

Evel e genvroiz, e oa tuet-kenañ war ar pesketaerez, hag e teue alïes du-mañ da lazeta dluzed gant eur walenn-besketa diwar gelien-nij. Eun dudi e oa d'in e welout o foeta gorre an dour d'ober d'an dluzed lammat gant ar gelienennig-voued.

Daou vreur en doa ar c'habiten Burgoyne hag o-daou o doa redet ar bed eveltañ. Unan anezo a oa mesaer-deñved en Aostralia. Dont a rejont eur wech

(5) Brezel ar sipahïed e 1857, 1858, 1859, eo, gwirheñvel a-walc'h (n'oa ket sur Vallee e vije bet ar brezel-se) pe marteze ar brezel ouz an Afganed e 1842, a voe kollus-meurbet d'ar Saozon, pe an hini ouz ar Sic'hed, e 1849, a voe ivez kriz-meurbet. A-zivout an darvoudou-se dre vras, lenn Visant A. Smith, *The Oxford History of India*, 1919, ha Seur Alfred Lyall, *The Rise and Expansion of British Dominion in India*, 1910. Diwar-benn brezel 1857-1859 ouz ar sipahïed, ez eus eul levr dudius-kenañ da lenn gant T. Rice Holmes, *History of the Indian Mutiny*. MM.

da welout o breur, ar c'habiten. Dre eun taol-planedenn souezus, e oant bet o-zri tizet dre zarvoud en unan eus o divesker, an hevelep hini evito o-zri, n'ouzon ket pe an hini gleiz pe an hini dehou. Koun am eus c'hoaz eus ar c'hoant-c'hoarzin a savas ennoun pa welis eun dervez an tri Saoz o tibouka en eur c'horn-tro eus an hent a gase eus Benac'h da di va zad, hag i o jilgamma a-gevret-kaer, evel e muzul, eus an hevelep gar.

Ar mesaer a gomzas gant va zad eus an tropellou diniver a vage en Aostralia hag eus mestaoliou an Aostralianed marnaoniet o klask laerez bepred tra pe dra digant ar vesaerien. « Evit en em zizober diouto, » eme ar mesaer Burgoyne, « e veskomp orpimant-gwenn gant bleud, ha diwar ar c'hontamm-se e varvont evel kelien ». Hag e lavare se ken digas ha tra, evel p'en dije komzet eus distruja konikled pe gwall amprevaned all (6).

Burgoyne, heñ, daoust ma oa bet soudard, n'oa ket ken kriz-se. Eur c'hatolig gwirion-tre a oa

(6) Bremañ n'eo ket ken ouz gouezidi ar vro o deus mesaerien Aostralia da zifenn o bagadou-deñved, hogen ouz ar c'honikled hag ouz ar sec'hor a zo o trasta o feurvanou. — Kenta saver-deñved, ar c'habiten John Macarthur, a veve e derou an XIXvet kantved. E 1807 e veze kaset er-maez eus Aostralia 200 livrad gloan. E 1835, 1.808.000 kilogrammad gloan. Bremañ en tu-hont da zaou gant milion a gilogrammadou (3 pe 4 milion kilogrammad a vez miret evit ezommou tud ar vro). E 1860 e oa en Aostralia 17 milion a zeñved ha 2 vilion a bennou-chatal all. Hizio ez eus er vro-se en tu-hont da gant milion a zeñved. Arc'hant a vil-vern o deus dastumet magerien-deñved Aostralia a-hed an XIXvet kantved. Per Leroy-Beaulieu, *Les nouvelles sociétés anglo-saxonnes : Australie, Nouvelle-Zélande, Afrique du Sud*, trede mouladur, 1907, pp. 80-90 ; J. Foster-Fraser, *l'Australie, comment se fait une nation*, pevare mouladur, pp. 56-64.



anezañ. Eur wech, edo o vervel e Benac'h, tizet gant eur c'hleñved skevent trumm, eur c'henvroad da Vurgoyne. Hag heñ ganet katolig, e oa bet pellaet diouz an Iliz gant ar frañmasonerez. Hag endro d'ezañ, e wreg yaouank ha tud all eus e gerentiez na welent tamm ebet e stad. Burgoyne, daoust ma ouie e vije degemeret fall, a c'houlennas-start beza lezet da dostaat ouz ar c'hlañvour evit aesaat d'ezañ distrei da Zoue araok mervel.

D'ar c'houlz-se e tegouezas er vro Saozon all. Shaw em eus gwelet ez vihan, p'edo notet-holl ha barnet gant ar c'hleñved da dremen e vuhez en eur gador-vrec'h vras e-tal an oaled. Bet e oa chaseour en e yaouankiz, hag, eun deiz m'oan aet d'e welout gant va mamm, em c'hemeras war e varlenn hag e lakas etre va diweuz eur c'houitell-evneta eus ar brava en olifant. Deski a reas d'in ober ganti hag e raen tregerni ar maeziou gant trouz va benveg, stad vras ennoun. Gwreg Shaw a oa Kembraez hag he doa desket aes-tre brezoneg ar vro. Diou verc'h o doa, anvet Morwyn ha Jertrud. Ar genta dreist-holl, savet-mat ha desket, a zeue alies da welout va mamm.

Saozon all a dremenas dre Venac'h hag e oa eun dra bennak dizenorus en o stumm pe en o amzer dremenet. Burgoyne n'o darempred ket. Eun deiz e lavaras d'am mamm, o komz eus unan eus e genvroiz nevez-degouezet : « Arabat kaout darempred ebet gant an den-se. Ouspenn ar wreg wenn a zo gantañ, en deus bet eur wreg du, en Inizi, ha bugaligou du-pod evelti ».

Bez' e tiskouezas dirazoun kendruezi da stad hor bro. Eun deiz m'edo gantañ eun nebeut lorc'h diwar-

benn brasted impalaerded Bro-Saoz, e trouc'has unan eus ar re a oa eno (eun eontr d'in, eun tamm godiser), o lavarout : « Ha bro-Iwerzon ? pebez mez evidoc'h ! — Ha Breiz-Izel ? » a respontas Burgoyne. « Pebez mez da Vro-C'hall ! »

Pell amzer war-lerc'h, pa zistrois da Venac'h, goude kuitaat ar vro, e kavis e lojeiz Aleksandr, e lec'h Burgoyne, eur Saoz all anvet Frederik Wingfield. Eun den a studi e oa-heñ, o veva, ar peurvuia eus an amzer, serret en e gambr, e-touez al levriou. Pa guitaas ar vro, e werzas e holl arrebeuri hag e prenas va mamm evidoun eun nebeut levriou, en o mesk gwiriekpoellouriez August Comte. Gwelet em eus ano Wingfield e n'ouzon ket pe levr pe gelaouenn diwar-benn pellweledigeziou ar Bed-hont. Kaset en doa da oberour al levr pe da renerien ar gelaouenn eun danevell diwar-benn eur seurt gweledigez degouezet gantañ e Benac'h : hini eur c'har d'ezañ a oa o vervel pell dioutañ.

A-unan gant al levriou prenet evidoun, e teuas d'am mamm a-ziwar-lerc'h Wingfield eun deiziadur bihan, e doare eur voest war gombodouigou, ma lakaed e-barz kartoñsennou diwar-benn petved ar bloaz, ar miz, hag an deiz. Bemdez e troen ar c'hartoñsennou-se, pa zegouezas ganen eilpenna ar voestig hag en he strad e kavis eun dolzennig aour a oa bet klenket hag ankounac'haet eno gant ar perc'henn kenta (7).

(7) Eur c'hreunenn aour ganet *pepita* e oa. Paot-meurbet e veze gwelet greunennou aour war greiz an XIXvet kantved, da heul ar c'havadennou a oa bet graet a aouregi stank ha pinvidik-mor er broiou gouez nevez-digoret da Europiz, dreist-holl e Kalifornia (diwar ar bloaz 1848) hag en Aostralia (e 1851 :



## II. AN O'RORKED

Gwelet em eus alies, e ti va c'henitervezed, diou vignonez d'ezo : Anna ha Mari O'Rork. O zad a zalc'he e Sant-Malou eun ti-bank a-unan gant o daou breur Edmond hag Andreo. A-ouenn iwerzoniat e oant, ha Mari, en he yaouankiz, he doa e gwirionez stumm ha braventez an Iwerzoniadezed : uhelventek gant eur penn sounn-tre war he diouskoaz, hag eur bleoad melen-aour. Pa gerze Mari O'Rork e-mesk he c'heneilezed, ho pije lavaret ar rouanez Medua grounnet en-dro d'ezi he mitizien (8). Nizez e oa d'eun aotrou a Gersaozon a oa deuet dre e ouiziegez hag e labour da bennrener eur c'hevredad bras a gretadurez e Pariz anvet an *Urbana*. Pa varvas hemañ disher (9), e teuas war e lerc'h e holl vadou hag e gastell a Borz-an-Park, e Plounevez-Moedek, da Vari O'Rork. Bevet he deus eno gant he fried, rak dimezet he doa d'eun advokad anvet Des Coignets. Marvet o-daou, e voe gwerzet Porz-an-Park da leanezed o deus graet anezañ eur skol labourtiegez ha labezet al lec'h, war am eus klevet, dre sevel tiez nevez dirak ar c'hastell.

aouregi Nevez-Kembre ar C'hreisteiz ha Viktoria). Eus mengleuziou koz ha brudet ar Meksik e oa deuet gant va zad (da heul brezel-argadi 1862-1867) eur gailhennig aour (kement anezi hag eur graoñennig), diou gailhennig arc'hant-beo, ruz o liou, hag eun dek bennak a gailhennou arc'hant, bras a-walc'h ha kalz a bouez enno. MM.

(8) **Medua* eo furm hengeltiek an iwerzoneg *Medb*, ano rouanez vrudet bro-Gonnac'h. Sellit ouz H. d'Arbois de Jubainville, *L'Epopée celtique en Irlande*, ar geriadur iwerzonek e dibenn al levr. MM.

(9) Eur verc'h en doa bet hag a oa marvet abret. F. V.

## III. AN EONTR-SORSER

Eur c'hoar d'am mamm, anvet Emili, he doa eureujet eun den kosoc'h kalz egeti, anvet Per Bastiou. Pinvidik-bras e oa, eus eun tiegez a ouenn vreizek-rik, m'o doa kalz a izili anezañ redet ar bed en amzer an impalaer Napoleon Koz. Unan anezo, beleg, a oa aluzener en armeou hag a heulias evel-se brezeliou an impalaer (10). Unan all a zalc'he eul lec'h uhel e melestrerez an armeou. Pinvidikaat en doa graet (11) ha deuet e holl zanvez d'e gerent chomet e Pontreo. Eun trede, bet sabrennataet d'ezañ e zremm en eun emgann, a zouge bepred eul lienenn war e benn hag a oa bet lesanvet diouz an emgann m'oa bet gloazet ennañ.

E ti va eontr e oa eun arrebeuri eus ar c'haera deuet d'ezañ evel-se dre zegouez, dreist-holl pandulennou [horolajou-siminal] en arem alaouret, ar brava re am eus gwelet biskoaz (12). Gwelet em eus

(10) Kavout a reot e vuhez-skrivet war ar gelc'hgelaouenn c'hallek anvet *Le Musée des Familles* « Mirdi an Tiegeziou ». F. V.

(11) Eur vicher eus an arc'hantusa e veze beza melestrer en armeou, war am eus klevet ivez digant va zad a oa bet medisin-soudarded eus 1840 da 1879 (Brezeliadou : Afrika 1842-1848 ; Krimea 1855-1856 ; Meksik 1862-1867 ; Ouz an Alamagn 1870-1871 (seziz Pariz). M. M.

(12) Gwenn e oa manet lec'h an notenn-mañ en dournskrid. Va menoz a oa bet goulenn digant Vallee taolenni an hini kaera eus an horolajou-siminal-se. Eur mailh e oa da daolenni en hor Yez ardivinkou a bep seurt ha meur a wech oun bet souezet gant e ampartiz. Anat en doa soñjet alies en traou-se e brezoneg : n'eo ket taoliou-esa a zeue gantañ. Abeg all am boa ouspenn da ober ar goulenn-se. E ti-hañv va faeron — deuet d'ezañ a-zilerc'h eur voereb ; e Morkourt e oa an ti-se, nepell diouz kember ar stêriou Hoar (Oaz) ha Saena — e oa



ivez eur werenn-eva a oa bet roet d'an aluzener. Bras e oa, graet e strink benet a dalbennou, ha serret en eur c'hlaouier ler, voulouz gwer en diabarz.

An eontr-se a dremene e holl amzer o hemolc'hi hag o pesketa. Pa oa kalz a vleizi er vro, en doa bet eur bagad kon-puze da hemolc'hi bleizi hag a oa brudet tro-dro. P'e anavezis en doa c'hoaz kon eus an dibab, daou anezo am eus koun mat eus o ano : *Perdreau* ha *Castor* (13). Ouspenn kon, e tastume va eontr fuzuliou a bep ment, renket-mat en eur gambr a-ratoz, nemet e oa an holl fuzuliou-se war wialennou-karga, hervez ar c'hiz kosa. Bez ' ez oa zoken en o zouez unan dre vaen-kailhastr. Eur fuzul founilek e oa, gant eur gorzenn arem, eus gward ar Vamlouked gwechall. Unan all a oa anezañ eur fuzul arab adaozet, gant eur gorzenn enskantet a aour. Pa save va eontr diouz ar beure, e c'houlenne digant ar mevel bihan e heulie en e hemolc'hadennou : « Ha

e darn eus ar c'hambrou arrebeuri diouz giz amzer Napoleon Koz, en o zouez horolajou siminal arem alaouret kaer-meurbet, skeudennet enno tud ha traou eus an Hen-amzer c'hresian-haroman, heñvel bras ouz ar re a gomz Vallee anezo amañ en danevell. M. M.

(13) Unan eus gwasa arouezioù kleñved ar marmouza-Gallaoued gant tud ar vro-mañ, bourc'hizien ha nann-vourc'hizien, eo lakaat anoiou gallek d'al loened a berc'hennont, kon (chas), biou (saout), kezeg, kizier, perokeded, evel d'an traou a biaouont, bagou, tïez, liorzou, kezeg-houarn, fuzuliou, kontellou, korniou-butun. Evit ar c'hon (chas), n'eo ket an anoiou brezonek a ra diouer, ha d'o c'haout n'eus ket ezomm a sevel betek gre *Kaval* (ki Arzur), *Bran* (kiez Finn mac Cumal) hag *Elvez* (ki-emgann brudet rouantelez Lahin — Leinster — *Ailbe* en iwerzoneg, diwar **Albios*). Pegoulz e teuy an dud da veiza n'eo ket ar marmouza-allvroïz eun dra veulus ? Merka a ra ar speredou gwan, divag, hep tan-diabarz, hep difenn enno, hep emskiant vroadel, diheñchet, an dud goullo o c'hlopenn ha ken goullo-all o c'halon. M. M.



2

brao eo an amzer, Selestin, evit mont war raok ? Penaos emañ an hinverker ? — Ya, aotrou, a responte Selestin. Emañ uhel-tre an hinverker [aerbouezer] ». Kavet en doa an tu da lakaat an nadoz eus ar benveg da vont bepred war grec'h. An hinverker-se, evel ar pandulennou, a oa eun taol-micher eus amzer an Impalaer, e prenn alaouret penn-dabenn.

Ar pep brasa eus va derveziou a dremenen er gegin dindan gward ar mitizien. Eur gegin giz koz e oa, gant eul leurenn bri melen, eur siminal brasbras, dirazañ ar peurvuia eus an amzer eun tro-ber a vourren kalz ouz e welout o vont en-dro. En eur c'horn eus ar gegin e oa eul laouer-doaz, rak en ti e veze graet ar bara. E-keñver d'al laouer-doaz, eur fornigell graet, neket gant potin evel bremañ, hogen e brikennou. War ar fornigell-se, hag a oa en he stumm heñvel a-walc'h, moarvat, ouz fornigellou klaskerien ar maen filozofek gwechall, e welen gwech ha gwech all eur vatez o lakaat eur podig pri a veze ganti ar peurrest eus an deiz kuzet mat en eur c'hornig. Ebarz ar podig-se e tiskenne eur braoued melen eus boutailhou gwer a zalc'he, evel ar podig, klenket-mat er guziadell (14). Ha pa verve

(14) Troaz e oa e gwirionez an died velen-se. — Teurel meiz (teurel pled) eo gwregel ar ger *died* « evach, evadur, braoued » e brezoneg, J Loth war *Rev. celt.* 1913, p. 168. Dre fazi ez eo bet laket gourel e geriadur ar *Skëtla*, I, p. 169. — Adnotenn. N'eo ket krenn dre fazi. En arvar edomp e 1922 war reiz ar ger-se en hor brezoneg (e kembraeg eo e vez gwregel bepred) hag ober hon eus graet neuze diouz ar reolenn-mañ eus Breuriez Veur ar Brezoneg : pa vez arvar war reiz eur ger, laket gourel gant ar re-mañ, gwregel gant ar re-hont, rei d'ar c'hourelez harp ar Brezoneg Meur (brezoneg unvan, brezoneg lennegel,



an dour er podig-se, e tenne ar vatez, eus ar guziadell bepred, eur vi. Ha da betra e tenne ar geginadenn diaoulek-se ? Diwezatoc'h eo em eus klevet kement-mañ. Va eontr koz a oa eur sorser brudet er vro. Hag evel ma oa anezañ, war eun dro, eun den madelezus-kenañ, e troe e zonezonou a sorser da vad e amezeien. Kerkent hag en em gave unan eus ar re-mañ dalc'het gant an derzienn, e veze kaset d'am eontr eul litrad eus e droaz. Ha neuze e staged gant an troiou-sorserez am eus damwelet anezo er gegin em bugaleaj. Ebarz troaz ar c'hlañvour e veze poazet ar vi. Pa veze poaz, tremenet ennañ an derzienn, e veze kaset d'am eontr. Hemañ a beurlaze ar c'hleñved dre eun taol-sorserez boemus graet gantañ a-gevret hag a-unvan gant e gi gwirion, al Lontreg, unan moarvat eus e vagad brudet kon-bleizi. N'oun ket evit diskleria da vat penaos e c'hoarveze an taol ganto, nemet e c'houzon e veze plaouiet ar vi hag an derzienn gant al Lontreg ha pareet kerkent ar c'hlañvour.

Kalz a valeadennou em eus graet gant va eontr pa oan yaouankik hag aet war ar maez e parrez Trezeni, e-touez tud eus e gerentiad, chomet an darn-vuia anezo stag-mat ouz douar Breiz ha war eun dro ouz he yez, he gwiskamantou hag he giziou. E Trezeni e oa eur stank leun a garped hag e vourre kalz va eontr tremen derveziou a-bez o pesketa a-gevret ganen ha gant va breur Adolf. Bez' ez oa

brezoneg bloc'h), *nemet kontrolia a vefe ret eur fall-levezon bennak eus ar galleg war hon Yez* (anat eo ez eus bet kemmadennou e reiz ar geriou brezonek dindan levezon ar galleg : *mengleuz*, da-skouer, a zo aet gwregel dre m'eo gwregel e genster gallek *carrière*, *mine*). M. M.

eno, ouspenn an itron goz, diou zimezell ha tri faotr, unan anezo aet da vedisin e Lanuon, unan-all maer Trezeni, hag an trede, anvet Jozeb, o terc'hel eun atant gant e wreg, eur Vreizadez rik na ouie ger gallek ebet. Koun am eus dalc'het eus ar c'hrampouez tomm hag al laez mat am eus debret alies en o zi.

## IV. ARZUR DE LA BORDERIE

N'em eus ket bet an enor da anaout an aotrou de la Borderie. Er bloaz 1896, edo e penn Breuriez Vreiz hag a-drugarez d'ezañ e rae ar gevredigez-se labouriou a bouez diwar-benn hon istor. D'ar mare-se e voe tennet sellou ar renerien war stad arvarus ar Yez. Savet e voe dindan uhelrenadur La Borderie, da eil gantañ an aotrou chaloni de la Villerabel, eur strollad anvet Strollad miridigez ar brezoneg (15).

(15) Pe strollad mirourien ar brezoneg, e galleg *comité de préservation du breton*. An danevellou-skrid bloaziek *Rapports annuels* moulet gant ar Strollad-se a zo enno istor kement a zo bet graet evit ar Yez eus 1896 da 1938. — E 1895 e oa bet embannet gant F. Vallee eul levrig 30 pajenn, *La Langue bretonne et les Ecoles* (Sant-Brieg, e ti Prud'homme), diazezet war eun Enklask meur graet dre Vro-Dreger a-bez, ha dreist-holl e bro-Oelo e-lec'h m'edo ar Yez gwasoc'h en arvar eget e-lec'h all. Dournskrid an Enklask-se, diwar dourn F. Vallee hag ennañ eur c'hant a bajennadou ment-vras (ment paper-skol) a voe kaset d'in da Bariz da lenn etro 1903-1904. Menoz Vallee, oc'h ober ar-gasadenn-se, e oa va dizalla, rak bete neuze e kreden start edo an Iliz gwella mignonez ar Brezoneg e Breiz-Izel. *Rannet e voe va c'halon gant an dizalladenn-se*. Kas an dournskrid endro da Vallee a ris war e c'houlenn, ha fall a ris, rak e 1920, deuet da ober va annez er vro-mañ, pa c'houlennis an dournskrid d'hen adlenn, ne voe kavet roud ebet anezañ neblec'h. Aet e oa da get, hag a-gevret gantañ an holl lizerou o doa talvezet d'hen sevel. M. M.



En enep da labour ar strollad e stourme dre guz beleien vras an eskopti. Nemet ne gredent ket en em ziskouez re spis dre aon rak La Borderie, anavezet evel eun difenner eun tammig garv eus gwiriou hon mammvro Vreiz. Gant-se e voe graet d'eomp, dreist-holl gant renerez ar skoliou kristen, promesaou kaer. Evel m'emañ ar c'hrenn-lavar, siouaz ! ar paeamantou a voe laosk. An aotrou de la Villerabel a ziskouezas beza a-du ganeomp (16). Poueza a reas war Vreudeur Bloermel evit rei degemer d'ar brezoneg en o skoliou, hag ivez, war an enseller, an aotrou abad Allo, a roas e c'her e vije kenteliet ar vugale war o yez ha goulennataet diwar-benn lenn ha skriva e brezoneg en arnoderez testenistudi (17). Ne voe graet netra da vat, hag e skrivas d'in, da heul, an aotrou de la Borderie eun nebeut lizerou am eus miret. Klemma c'houerv a rae war an aotrou de la Villerabel dreist-holl. Kement-se a voe kiriek, a gredan, da hemañ da rei e zilez. Eun nebeut goude e varve de la Borderie, ha, neuze, an

(16) E 1897 en doa an aotrou de la Villerabel embannet e ti Prud'homme eul levrig 20 pajenn, *Bretagne et Irlande, leçons d'Outre-Manche aux Celtes d'Armorique*, aet da ober an danvez anezañ ar brezegenn displeget gantañ e Kendalc'h provinsek Breuriez Vreiz *Association bretonne* e Sant-Brieg, e 1896. M. M.

(17) Neuze eo e voe savet ha moulet gant F. Vallee hag e genlabourerien evit ar skoliou levriouïgou brezonek : *Pedennoigo ha Kelennadurez kristen d'ar vugale savet gant ar breur Polycarp, reizet a-nevez ha laket en Brezonek Treger gant aotreadur an Eskopti*, Sant-Brieg, 1897 ; *Ar Groaz Doue pe levrig an A B Ch evit diski lenn e brezonek hag e latin* gant E. Ernault, Sant-Brieg, 1899 ; h. a. Serret e chomas dor an holl skoliou kristen ouz al levriou nevez, ha lezet divoul e voe da heul al labouriou-all : *Kenteliou war al labour-douar* gant ar c'horonal Bourgeois, *Kenteliou war labouriou an tiegez* gant eul leanez wenn. H. a. M. M.

eskob, an aotrou Morel, pe n'oa dirazañ den gouest da stourm, a dorras ar strollad hag a zifennas groñs ouz ar gevredigez *Breuriez Vreiz* pleustri gant ar brezoneg.

## V. JOZEB LOTH

Graet em eus anaoudegez gant an aotrou Loth p'edon war va studi e Skol-Veur Roazon. Bez' edo an aotrou Loth d'ar mare-se eil-mestr kelenner war ar gresianeg. Heuliet em eus, fall ha diaked a-walc'h, siouaz ! e genteliou war ar gresianeg hag ivez war ar c'heltieg, rak eur skol geltiek a voe savet gantañ nebeut goude e zonedigez e Roazon. Diaes e oa ar c'henteliou-se da heul, d'in-me dreist-holl pa n'oun tamm yezadurour, dre ma teue stank gant an Aotrou Loth an heñveladuriou etre ar c'heltieg hag ar yezou klasel, hag ivez diskleriaduriou a soniadouriez.

Diwar neuze e laboure an aotrou Loth evit harpa ar Yez. Goulenn a rae digant e skolidi ma rajent e-pad o amzer vak studiadennou diwar-benn o eil-rannyezou. Moulet eo bet ar studiou-se war an *Annales de Bretagne* a-unan gant eun droïdigez eus ar veaj graet e bro-Gembre gant Schuchardt. Koun am eus e timezas neuze an aotrou Loth gant eur Geumraez, ha, da heul, e roas muioc'h a lec'h d'ar c'hembraeg en e skol geltiek. Bet ganen va zesteni a brederouriez, ha muioc'h a amzer da studia ar c'heltieg, em eus heuliet darn eus e genteliou war levriou Daniel Owen a zisklerie en eun doare dedennus. Pa embannas Viktor Henry e c'heriadur a



c'herdarzadurez, e ouestlas an aotrou Loth kenteliou da studia ha da vurutella al levr-se (18).

Estr eget dre genteliou e harpe an aotrou Loth ar brezoneg. Aliou a roe d'ar studierien vreizat evit o fellaat dreist-holl diouz huñvreou ar vriz-keltiegouriez ha diouz ar studiou graet re brim. Skoazell a roe d'al lennegez. Eur bloavez a voe lakaet gantañ

(18) *Lexique étymologique des termes les plus usuels du breton moderne*, Roazon, 1900 (moulet evel stagadenn *Annales de Bretagne*, levraoueg breizat-arvorigat). Germanegour ha sanskritegour e oa Viktor Henry, hag e 1904 ec'h embannas e ti Hachette eul levr dedennus a-zivout lennegeziou India *Les littératures de l'Inde*. Daou levr-all a indezegouriez diwar e zourn a vo kavet meneget gant Courtillier, p. 214 eus e levr *Les anciennes Civilisations de l'Inde*, 1930. — E 1886 eo e heulias F. Vallee kenteliou keltiek Jozeb Loth e Roazon, hervez an aotrou abad Le Clerc (Kloareg ar Wern), *Le Breton dans l'Enseignement secondaire : un Exemple*, p. 6 (mouladur distag, diwar *Annales de Bretagne*, miz Ebrel 1910). E 1884 eo e voe savet evit ar wech kenta kenteliou keltiek e Skol-Veur Roazon. E-touez an heulierien anezo e voe Buleon ha Dottin. Da gador-gelenn a geltiegouriez ez eas ar c'henteliou-se e 1903 (id. p. 3, danevell). E Skol-Veur Poatie, an aotrou Emil Ernault a reas kenteliou dizalc'h a geltiegouriez eus 1884 da 1894 (ibid. notenn 1). War a glevis digantañ e 1927, e lakas levraoueg Skol-Veur Poatie da brena levriou a geltiegouriez, en o zouez *Altceltischer Sprachschatz* Alfred Holder, Leipzig, 1891-1920. — Amresis ha treut, re skort en holl, eo ar pennad a-zivout E. Ernault a zezrevellas d'in da skriva F. Vallee e 1932 hag a zo bet moulet war e *Eñvorennou eur Brezonegour*, pp. 22-6 (*Sterenn*, 1941, 5). Diouz eur pennad skrivet gant Ernod e-unan e tistagan kement-mañ. E bennad *De l'urgence d'une exploration philologique en Bretagne*, Sant-Brieg, 1877, a dennas warnañ sellou ar yezoniour Mikel Bréal, mestr kelenner e Kelenndi Bro-C'hall (Kolach Frañs). Hen gervel da Bariz a reas Bréal, hag eno, harpet gant Herri Gaidoz, kelenner war ar c'heltieg e Skol an Uhel-Studiou (e ti ar Sorbonna), e lakas Emil Ernod da vont da yalc'hour er Skol-se. En amzer-se, m'edo Ernod o heulia kenteliou Gaidoz, e voe e-pad eur pennad sekretour da Herri d'Arbois de Jubain-

da zisplega ha da drei *Levr al labourer*. Bourra a rae meurbet gant lennegez Bro-Wened hag ivez gant an toniou. Eun enklask a voe savet gantañ diwar-benn toniou Breiz, hag e fizias ennoun eur sonskriverez da zastum toniou Treger. Evit rei kalon d'ar varzed, e c'houlennas digant eur gevredigez arzourien a Roazon rei priziou evit soniou ha gwerziou e yez ar Vro, hag eun dibab eus ar peziou kurunet a voe embannet gantañ en eul levrig koant anvet *Bleuniou Breiz-Izel* (19). E-touez diskibien an aotrou Loth, meur a hini o deus graet berz diwezatoc'h. Anvomp ar chaloni Buleon, enaouer emzav ar yez e Gwened, an abad Clerc en deus graet kalz evit dihuni Tregeriz (20), Cuillandre (21), ha Per ar Rous a zalc'h

ville (e 1928 pe 1929, o welout Vallee oc'h ober fichennou evit e C'heriadur bras, e lavaras d'in Ernod : « Me va-unan am eus graet gwechall meur a fichenn evit d'Arbois de Jubainville »). E 1881-1882 e oa, ha neuze eo e voe savet e Kelenndi Bro-C'hall, evit d'Arbois, eur gador a geltiegouriez, a-drugarez da levezon an istorour keltgar Herri Marzin (Martin). E. Ernault, *Le Breton et l'Enseignement*, Sant-Brieg, 1935 (mouladur distag ; diwar Eñvorskridou Kevredad Kendamouezerez Aodou-an-Hanternoz). M. M. — Adnotenn. *Gratis pro Deo et Patria* eo bet kenteliou keltiek Ernod e Poatie, evel ma lavar e-unan.

(19) *Bleuniou Breiz-Izel, dibab barzoniezou kurunet gant Kevredigez Breiz e Kemperle*, Roazon, 1902. E galleg eo ar c'hentskrid gant Loth hag ar barnadennou gant Ernod hag Ab-Inean (Buleon). Ar barzoniezou a zo eus Dir-na-Dor, Gab Liskildri, Hollzent ar Garreg, Erwan Verthou, Houarnek, Pronost, Meliaf, Bourdoulous, Mouezioù ar Vered, Dister, Laouik, Klaoda, Zantik, Stevan Kerhoret, Job er Glean, Golvannik, Yannik Fur. M. M.

(20) A-zivout labour brezonek Buleon e Bignan, lenn *Pour le théâtre breton de Sainte Anne d'Auray, emhuël get eutru abad er Bayon* gant Iwann Dibreder, Henbont, 1913, pp. 25-6. — Penna skridou an abad Clerc (Kloareg ar Wern) : *Ma beaj Jeruzalem*, Sant-Brieg, 1903 ; *Ma beaj Londrez*, 1910 ; *Le*



bremañ (22) gant ar studiou keltiek e Skol-Veur Roazon.

Evel an holl e oa bet souezet an aotrou Loth gant an nebeut a labour efedus a rae an *Unvaniez Arvor, Kevredigez Vreiz*, h. a., e-pad ar bloaz, er-maez eus o goueliou lorc'hus. Sevel a reas, dindan kevredad an Estourbeillon, eur strollad oberiant (*Comité exécutif*), ennañ eun nebeut brezonegerien c'hredus en em vode bep sizun e bureo an deaniez er Skol-Veur evit studia kenetrezo ha lakaat da dalvout ar gwella troiou da harpa ar Yez. Skrivet e voe gant Loth d'an holl veleien a welemp a-du a-walc'h gant ar brezoneg evit o alia da staga ouz o skol-gatekiz eun tammig skol vrezonek ha kentelia enni bugale Vreiz war lenn ha skriva o yez. Araok ober al lizer-se en doa an aotrou Loth studiet da vat *ysgol sul* bro-Gembre hag ivez doare-kentelia ar Stourmgevredad gouezelek

*Breton dans l'Enseignement secondaire : un Exemple*, Roazon, 1910. War *Groaz ar Vretoned* e vo kavet barzoniez ha kontadennou savet gant diskibien yaouank Kloareg ar Wern er skol vrezonek savet gantañ e Kelenndi an Itron Varia Wengamp. E 1897 e oa bet savet ar skol vrezonek-se. E 1903, goude lenn *Ma beaj Jeruzalem*, e skrivis d'an aotrou Clerc sevel d'eomp eul levr gant eñvorennou e veaj da Rom. Diskriva a reas e oa deuet re zispis an eñvorennou-se en e spered d'ezañ da c'hallout hen ober. M. M.

Adnotenn. An aotrou Clerc en deus embannet ivez eur yezadur brezoneg Treger hag eul levrad pleustradennou war ar yezadur, a zo bet komzet diwar o fenn war *K. ar V.* gant F. Vallee ha war ar *Rev. celt.* gant Per ar Rous. Gwaz a se, ar yez pleustret gantañ el levriou-se eo falla adrannyez Treger. Gwelloc'h eo yezadur-Treger Hingant, war a lavaras d'in Vallee.

(21) Glanmor (Jozeb Kuillandr), *Mouez an Aochou, barzoniezou brezonek*. Roazon, 1903. Diwezatoc'h eo e savas e bennober *Ar Mor Bras*. M. M.

(22) E miz Gwengolo 1932 eo bet skrivet kement-se. M. M.

(*Gaelic League*). Ne gavas ar c'halvadenn-se hegleo ebet e-touez ar veleien. Unan hepken a deurvezas diskriva : eun aotrou abad Mazevet, eus Kerne-Uhel. Evit gwir, e vije bet dic'hallus d'ar veleien en em lakaat a-wel d'an holl da harpa ar brezoneg, dreist-holl dindan renerez eur skolaer-meur brudet evel an aotrou Loth, gant pounner e poueze warno yeo divrezonek an aotrou eskob Morel.

Er bodadennou-se eus ar strollad oberiant e voe savet ivez meur a genstrivadeg war ar varzoniez. An aotrou Loth en doa bet priziou evito digant ar c'hevredad arzourien eus Roazon. Evit unan eus ar c'henstrivadegou-se e savas Cuillandre e bez uhel ha lennek-tre, *Ar Mor Bras* (23) hag an abad Roudaut eur weledigez leun a euz hag a dasmantou (24). Kalz a beziou all a voe kurunet, hag e voe roet d'ar mare-se gant an aotrou Loth eul lusk eus ar pouezusa d'hon lennegez, dreist-holl dre al levezon a oa stag ouz e vrud hag ouz e ano.

## VI. AN AOTROU SIORJ DOTTIN

N'em eus ket anavezet Dottin p'edon war va studi e Roazon. Bet e oa, eun nebeudig em raog, studier e Kevrenn al Liziri. Klevet em eus komz anezañ gant va c'henskolidi a dremene Dottin evel eur spered dishual-tre, digor ha lemm pez a c'helle beza. War am eus klevet, e tiskenne e dud-koz eus divroidi

(23) Bet moulet war e hed war *Bulletin de l'Union régionaliste bretonne* « Kevredigez broadel Breiz ». M. M.

(24) Moulet war *Feiz ha Breiz* goude maro an abad Roudaut. F. V.



iwerzoniat, hag e fellas d'ezañ adskoulma dre e studiou chadenn torret an hengouniou. Pa zistroas da Roazon, pell goude, e oa deut akuit-mat war yez ha lennegez Iwerzon. Staga a reas da studia ar brezoneg hag en deus lezet eul levr diwar-benn *Buhez Loeiz Eunius* (25), frouez e studiou en hent-se.

Savet en doa e Porz-Gwenn, war ribl ar mor, tost da di Anatol ar Bras, eur genkiz e-lec'h e vourre o tremen e bennadou-amzer vak e-touez brezonegerien, hag, a-us d'an nor, en doa skrivet *Ti 'n od* stummet en hevelep doare ma c'helled lenn e ano Dottin. Diwezatoc'h, moarvat evit klevout gwelloc'h brezoneg, en em dennas en eun ti all tost da rec'hier brudet Primel, e bro-Leon.

Evel an aotrou Loth, e strivas kalz evit digeri dor ar skoliou d'ar brezoneg. Goude ar Brezel [hini 1914-1918], e savas pennadou-skrid en holl gelaouennou ar Vro o tiskleria groñs e oa deskadurez o yez eun dra dleet da Vreiziz e priz d'ar skoazell dispar roet ganto da Vro-C'hall. Skoaziet e voe d'ar c'houlz-se gant daou enseller eus ar skoliou, unan anezo anvet Bernard, marvet yaouank-flamm, gwaz a se d'eomp, hag an eil Launay, a droas a-du ganeomp an holl vistri-skol. Ar re-mañ a voe goulennet outo diskleria o menoz diwar-benn eul levr nevez, *Manuel bilingue* [Levr-dourn diouyezek], a voe fiziet da ober en aotrou Ernault. Heñchet-mat edo pep tra pa savas a-enep dre guz an aotrou Gérard Varet, rener Skol-Veur Roazon. Hon flafra a reas d'ar ministr

(25) *Louis Eunius ou le Purgatoire de saint Patrice*, 1911. E 1892 e tistroas Dottin da Vreiz. E vistri war ar yezoniez hag ar geltiegouriez a zo bet F. de Saussure, H. d'Arbois de Jubainville ha J. Loth. M. M.

evel disrannerien trubard o lakaat en arvar unanded Bro-C'hall, hag e voe harzet al labour. Deut e oa a-benn evelato an aotrou Dottin da sevel en holl skoliou-etre eus Breiz, ken evit ar baotred ken evit ar merc'hed, levraouegou keltiek. Levriou kenta an *Notennou diwar-benn ar Gelled koz* a voe pourvezet stank d'al levraouegou-se.

E-keit ha m'edo titrad eus ar gador geltiek e Skol-Veur Roazon, en deus skrivet eul levr e diou gevrenn diwar-benn an iwerzoneg-krenn, ha roet kenteliou war an iwerzoneg da veur a Vreizad (26). Jul Gros, eul liesyezeger brudet, a voe unan anezo.

(26) Pouezusa ha talvoudusa levriou Siorj Dottin e-keñver keltiegouriez eo ar re-mañ : *Contes et légendes d'Irlande*, 1901 ; *Contes irlandais*, 1901 (ar gouezeleg anezo a zo bet moulet war *Annales de Bretagne*) ; *Manuel pour servir à l'étude de l'Antiquité celtique*, 1905 (kenta mouladur), 1915 (eil mouladur kresket ha gwellaet) ; *Les livres de saint Patrice*, 1908 ; *Manuel d'irlandais moyen*, 2 levrenn, 1913 (renta-kont talvoudus da lenn gant Vendryes war *Rev. celt*. 1914, pp. 92-6) ; *Les anciens Peuples de l'Europe*, 1916 (kentskrid gant Kamilh Jullian) ; *La Langue Gauloise, grammaire, textes et glossaire*, 1920 (kentskrid gant Kamilh Jullian ; kent ober gant al levr talvoudus-se, ret-holl eo derc'hel kont eus an éveziadennou graet diwar e benn gant Loth war *Rev. archéol*. 1921, I, pp. 108-19, ha gant Vendryes war *Rev. celt*. 1920-1921, pp. 179-85) ; *Les littératures celtiques : Irlande, Ecosse, Galles, Bretagne*, 1924 ; *L'Epopée irlandaise*, 1926. Evit studia an heniwerzoneg, al levr da ober gantañ eo *Handbuch des Alt-irischen* gant Rudolf Thurneysen, Heidelberg, 1909 ; kentelius da lenn renta-kont al levr-se gant Vendryes war *Rev. celt*. 1910, p. 100-4. — N'em eus gwelet biskoaz Siorj Dottin. Eul lizer am eus bet digantañ eur wech a-zivout an *Notennou*, ennañ eun ali fur a adskrivan amañ evit mad va lennerien, al labourerien anezo. Arabat d'ar c'hlasker, d'ar furcher, d'an imbourc'her, d'an den troet war lenn ha studia, en em leuskel da vont war dachenn ar skristourmerez, rak kement-se a zo leuskel ar preiz evit ar skeud, dilezel al labour frouezus, talvoudus d'an holl, evit ar glabouserez nemetken. Gant ar skridstourmerez e vez debret en aner holl amzer hag holl nerz eun den. M. M.



## VII. ANATOL AR BRAS

Graet em eus anaoudegez gant Anatol ar Bras p'edo pennrener Kevredigez Vreiz, ar c'hevredad a zo bremañ (27) renet gant an Estourbeillon. Klask a rae ren ar gevredigez-se en eun hent sioul ha didrouz, e doare da dremen diouz gouarnerien Bro-C'hall. Dont a rejomp da veza mignoned. Eur bloavez, ez is d'e welout en e di a Borz-Gwenn. Eun droall, e teuas amañ, da Sant-Brieg, d'ober eur brezegenn diwar-benn labouriou Luzel, hag e tiskennas e ti va mamm. A-du e oa ganeomp evit klask deski ar brezoneg er skoliou bihan hag er c'helenndiou. E-pad m'edo mestr-kelenner e lise Kemper, en doa klasket digeri eur skol vrezonek en ti-se, nemet harzet e voe gant an ensellerien hag ar ministr. E Roazon diwezatoc'h, e tedenne kalz ar selaouerien en e zisplegadennou diwar-benn Breiz-Izel hag ar Brezoneg. Harpa a reas Jaffrennou hag e heñcha d'ober e dezenn war Prosper Proux. Da dezenn evit an doktorelez e kemeras da destenn goariva Breiz. Gwaz a se, n'oa ket aet doun a-walc'h e studi an amzer goz (28) ha ne wele ket e oa ganeomp hen-

(27) Gwengolo 1932.

(28) Nag e studi e Yez, ar Brezoneg, kennebeut, mar deo gwir pez a glevis diwar e benn, e oa dianav d'ezañ ar ger *prenn* « koad (danvez) » hag e troas, da heul, *boutou prenn* « boutou koat » dre ar galleg *des souliers achetés* « boutou prenet ». — Diwar-benn kudenn an andoniou henistorek ha ragistorek a zo bet d'ar goariva en Europa, ouspenn al levriou meneget war *Walarn* 115-116 (Mezeven-Gouhere 1938), p. 60, n. 75, ha war *Skêtla*, II, p. 87, n. 4, lenn Roy C. Flickinger, *The Greek Theater and its Drama*, Chikago, 1918 (keñveria O. Navarre, war *Rev. des Et. anc*. 1921, p. 150, hag A. van Gennep, *Le Folklore*, 1924, p. 74), Ridgeway, *Dramas and Dramatic Dances*, Kêrgrant (Cambridge), 1915. M. M.

gouniou a-zivout ar c'hoari-peziou. Pa voe savet eur skeudenn d'ar Bras e Sant-Brieg, en unan eus ar prezegennou graet da geñver dizoloadenn ar skeudenn, e voe roet, gant unan eus ar C'hallaoued vras a oa deut eus Pariz, an aotrou Chevrillon, meuleudiou d'ar Bras « dre m'en doa diskouezet splann, emezañ, n'oa ket e gwirionez eus ar goariva brezonek, pa n'oa anezañ nemet eur skleur eus goariva an Touren hag eus ar proviñsou-all a Vro-C'hall ».

Evel Luzel, en dije gallet ar Bras ober kalz evit ar Yez m'en dije savet dastumadennou gwerziou, soniou ha hengouniou e Yez ar Vro (29). N'en deus roet e brezoneg nemet eur gontadenn hepken, moulet war *Annales de Bretagne*, ha hi en eur yez trefoetmeurbet. Evitañ e-unan hag evit e vignoned, e save a-wechou peziouigou-barzoniez. Unan hepken a zo bet moulet : an hini en doa savet da feunteun santez Touin e Plouc'ha (30). Araok e varo, en doa lavaret

(29) Fall en deus graet Luzel o lezel divoul ha diembann brezoneg ar c'hontadennou bet dastumet gantañ. Ker fall-all a reas Anatol ar Bras o voula en e *Légende de la Mort chez les Bretons Armoricains* (kenta mouladur, 1 levrenn, 1893 ; eil mouladur, kresket, 2 levrenn, 1899), troïdigeziou gallek hepken, ha troïdigeziou lipet, kinklet, kaeraet a-wechou, 'm'eus aon. Er c'houlz-se end-eeun, edo Iwerzoniz gant Douglas Hyde, ha Skosiz gant J. Gregorson Campbell, Mac Dougal ha Mac Innes, o voula en o levriou ar gouezeleg eus o eostad-kontadennou *da genta, el lec'h a enor,* hag an droidigez saoznek *war-lerc'h*. M. M.

(30) *Twynen* a vez graet eus ar santez-se e kembraeg. Beleien vras an eskopti, mall ganto atao da zivrezonekaat, da zigeltiekaat ar vro, o deus lakaet santez Eujeni en he lec'h e Plouc'ha. En aner em eus savet va mouez a-enep d'ar gemmadenn-se. Ne voe ket moulet va fennad hag emañ ankounac'haet hizio ano ar santez gant tud ar vro. F. V. — Adnotenn. — Skoueriou-all a sent vreizek, keltiek, distroadet gant sent ar c'halander latin a vo kavet e labour J. Loth, *Les noms des*



d'in meur a wech en doa graet e venoz da rei kaierad e soniou brezonek d'eur mignon evit ma vefe embannet en e c'houde. Nemet em eus aon eż eo aet da goll ar c'haierad se (31).

## VIII. AN AOTROUNEZ GRAVERAN HA DAVID

Klevet em eus komz alies gant va zad eus an aotrou 'n eskob Graveran. Eur Breizad genidik eus Krozon a oa anezañ, hag e roas keit ha ma vevas ar wella skoazell d'ar brezoneg lennek d'en em astenn. Dindanañ, hag, evit eur perz bras, a drugarez d'ezañ,

*saints bretons*, war *Rev. celt.* 1908, 1909. Koun a zalc'han eus an droug a yeas e person La Ménitré (Men-ha-Loar) pa welas e Lokeltas (ledenez Ruiz), e miz Eost 1896 pe 1897. anoiou sent ar vro : « *Décidement ils ne sont pas Français en ce pays !* » Hag emañ bepred o seni em diskouarn ar brezegenn a glevis en iliz-veur Sant-Brieg e 1927 pe 1928, prezegenn graet gant ar person end-eeun eus ar barrez Sant-Stevan Sant-Brieg (eur beleg eus bro Zinan pe Sant-Malou), an danvez anezi an alimañ d'ar gerent : « Roït *bepred* anoiou *gallek-rik* d'ho pugale ! » M. M.

(31) War eil mouladur (1888) al levr *Bleuniou Breiz, dibab barzoniezou koz ha nevez*, gant Clairet, mouler-embanner e Kemperle, e kaver eur son savet e brezoneg gant Anatol ar Bras, *Janedig an Dizes*, pp. 236-41. Al levr *Bleuniou*-se a zo ennañ peziou diwar dourn barzed an XIX[vet] kantved, Klec'h (eur pennad hir tennet eus e varzoneg *Emgann Alre*), Prou, Luzel, Kervennig, Kersale, Ar Skour, Olier Souvestr, Per Huon, Ar Yann. — F. Vallee, eur wech dirazoun, a reas eus Anatol ar Bras « fall-arc'houere Breiz *le mauvais génie de la Bretagne* ». Re griz n'eo ket ar galvad, pa veizer en deus laket an den-se e holl zonezonou, ar re anezo a zeue d'ezañ a-berz e anien, e natur-den, hag ar re en doa gounezet dre ar studi, e servij-bloc'h ar yez romanek a zo o vouga tamm-ha-tamm ar Brezoneg, hag, a-gevret gant ar Brezoneg, ar wir Vreiz, Breiz keltiek, a zo stag he buhez ouz buhez ar Brezoneg. M. M.

en em skignas dre vro-Leon a-bez levezon Ar Gonideg, daoust d'an enebiez savet outi gant eun darn eus kloer an eskopti. Meneg a gaver eus an enebiezse e lizerou an abad Henry da Gêrmarker. Kreñv a-walc'h e voe evit redia an abad Henry, en doa graet eur mouladur a ganaouennou santel dilennet ha reizet (e ti Prud'homme, Sant-Brieg, 1842), da advoula an hevelep levr e briz-brezoneg e ti Clairet, e Kemperle (32).

Dindan an aotrou Graveran, e voe moulet evit ar wech kenta, hervez doare-skriva ar Gonideg, *Liziri Breuriez ar Feiz*, ha roet lusk d'en em skigna d'ar gelaouenn *Feiz ha Breiz* a zeue da genskrivagnerien enni ar pep gouizieka eus beleien Leon ha Treger, o rei da Vreiziz eur skouer vat a unvaniez. Ar chaloni Aleksandr, a Vontroulez, a-unan gant eur beleg all, an aotrou Kersale, aluzener ar Salet e Montroulez, a strivas gant an abad Henry da rei da Vreiziz eur gelennadurez kristen e brezoneg reiz. An abad Henry a skrivas evito *ar C'heneliez* ha *Buhez Jezus-Krist*. Ar chaloni Aleksandr a savas eul levrig ken-

(32) Raknotenn gant M. M. An hevelep levezon fall (war a glevis digant Vallee) a redias an Itron a Vaezmeur da advoula hec'h *Istor Breiz* e briz-vrezoneg, pe da vihana en eur brezoneg gallekaetoc'h eget hini ar c'henta mouladur. — Notenn gant Abherve. Da heul an daou vouladur e kaver notennet, er c'hanmentet, an toniou, darn anezo koz hag eus ar re vrava. Distrujet eo bet ar c'henta mouladur eus al levr-se, ha dibaot-kenañ eo degouezout gant eul levrenn anezañ. An aotrou abad Durand, person Tredrez [e dibenn an XIXvet kantved hag e derou an XXvet] en deus moulet war *Groaz ar Vretoned* adaozadennou eus ar c'hanaouennou santel-se en eur brezoneg reisoc'h c'hoaz eget hini an abad Henry. F. V.



teliou rimet a zo bet advoulet e *Kroaz ar Vretoned* (33).

An aotrou 'n eskob David a reas e Sant-Brieg ar pez a rae an aotrou Graveran e Kemper. Daoust n'oa ket Breizad, evel m'oa anezañ eun den a studi (eus urz Sant-Benead e oa, war a gredan), e vourras kalz gant kement tra a denne da Vreiz : henoniez, istor ha yez. Eur mirdi a henoniez en doa savet en e gloerdi ha ne baouezas ket a studia ar brezoneg e-unan ha d'ober d'e veleien en em rei a-zevri d'an hevelep studi, zoken d'ar re anezo a oa genidik a Vro-C'hall. Koun am eus eus eur beleg yaouank bet ganet ha savet e Pariz, pa zegouezas er vro e-lec'h en doa eun darn eus e gerentiez, a oa bet ranket d'ezañ, dre c'hourc'hemenn groñs an eskob, kaout eur yezadur brezonek ha studia ar Yez. Evel e bro-Leon, ha muioc'h c'hoaz, e vleunias d'ar c'houlz-se, e Breiz-Treger, ar varzoniez vrezonek. Eun testeni a gaver a se el levr-oferenn a voe moulet dindan renadur an eskob gant ar Yann hag e genlabourerien (e ti Vatar, Roazon, 1874) (34). Troet o deus e gwerzennou ar pep brasa eus ar pedennou, salmou, himnou, kantikou, h. a.

Kalz eus ar skrivagnerien-se a zeuas da izili en eur strollad-barzed a oa bet savet gant Kêrmarker. Re-all, en o fenn eur person Mur, a roas dourn d'an aotrou Pengwern da sevel e zastumad gwerziou.

(33) *Kentelion d'ar vugale gristen, gwirionezioa ar Feiz disklerief d'ar vugale. Savet da vugale Vreiz gant eur beleg a Vontroulez*, 27 a viz Ebrel 1902 ha niverennou da heul betek hini ar 21t a Wengolo. M. M.

(34) Losket (devet) eo bet ar pep muia eus levriou ar mouladur-se en eun tangwall, war a lavaras d'in Vallee. M. M.

D'ar c'houlz-se e oa e-touez beleien ar Vro, ken Gallaoued, ken Brezoned, eur gred hag eur c'hendamouez bras da studi ar Yez. Ouspenn he deski, e lakent o foan d'he c'homz ha d'he skriva ervat, evel, da skouer, an aotrou abad Herpin, en deus lezet skridou mat e brezoneg lennek, hag heñ eur Breiz-Uheliad eus eskopti Roazon. An aotrou abad Kemar, Breiz-Uheliad eus eskopti Sant-Brieg (ganet e oa e Sant-Laorañs) a voe e-pad eur pennad e penn strollad ar Varzed, hag an aotrou chaloni Chatton, genidik eus Sant-Brieg, a skrivas eul levr a reas berz, *Levr bugale Mari* (35).

Ret eo menegi moulidigez gant Prud'homme eus levriou an Testamant Koz hag an Testamant Nevez troet gant ar Gonideg (36), geriaduriou an hevelep hini, hag eur yezadur bihan eus ar Yez. E ti Prud'homme ivez, eul levr divizou brezonek ha gallek reizet-mat gant Milin.

(35) Kavet e vo anoiou skrivagnerien vrezonek an amzer-se en eur pennad-skrid moulet war *Groaz ar Vretoned*, niverenn ar 27t a viz Gwengolo 1908. — Gwelet am eus e 1920, e ti Vallee, straed Sant-Benead e Sant-Brieg, siell ar strollad- barzed savet gant Kêrmarker hag ar skrid-testeni a roed da bep barz degemeret er strollad. Ar skrivagner o vont da ezel er vreuriez a dlee ober al le da dremen hep trefoedi hag hep gallekaat birviken ar Brezoneg. M. M.

(36) Distrujet eo bet ar pep brasa eus ar mouladur-se gant ar mouler e-unan, o veza ma oa bet kondaonet gant Strollad an Index, dre ma n'oa ket bet staget outañ notennou-diskleria. E-keñver ar Yez, disi n'eo ket, tamm ebet, troïdigez ar Vibl gant ar Gonideg. Ar glanyezerez anezi a zo glanyezerez ar geriou hepken. An troiou-lavar, ar frazennerez, ar yezstrollerez a zo enlouc'het doun warno stumm ar galleg. Dudi ebet da denna eus an droidigez-se evit an neb a vourr gant gwevnded ha livusted ar Brezoneg. Zoken e-keñver ar geriou n'eo ket disi al levr : re a c'heriou a ouenn vrezonek ha keltiek rik a oa dianav d'ar skrivagner, ha ne ra ket atao en eun doare dereat gant ar geriou anavezet gantañ. M. M.



## IX. AN ITRON A VAEZMEUR

(diwar *Kroaz ar Vretoned*,

14vet a C'houevrer 1909) (37)

« Ar sizun-all e varve e Krozon e-lec'h m'he devoa tremenet he holl vuhez, eul leanez santel anavezet ha karet gant an holl Vrezoned, ar c'hoar Anna a Jezuz.

« Ganet e Kemper er bloaz 1823, eus an tiegez a Vaezmeur, ha d'ezi eur spered uhel ha lemm da zeski, e oa aet doun er studi, betek tremen he bachelouriez [tra dibaot-tre evit ar merc'hed, d'ar c'houlz-se] ha studia zoken war ar Reiz e Roazon. Gant hec'h ano, he spered hag he gouiziegez, he dije gallet derc'hel eul lec'h uhel e-touez bediz. Gwell e voe ganti mont da leanez ha gouestla he buhez da gelennadurez bugale Breiz. E-pad pemp bloaz ha daou-ugent e talc'has e Krozon eur skol gristen he devoa savet eno, ken ne voe bet likaet ar skoliou gant lezennou disakr [1903].

« E-lec'h kerzout da heul kement a vistri hag a vestrezed a ra fae war ar brezoneg hag a zesk d'ar vugale ankounac'haat o Mammvro war zigarez deski ar galleg, ar c'hoar Anna a Jezuz a ziskouezas d'ezo dalc'hmat ar splanna skouer a garantez-vro, o rei atao da Vreiz ha d'he yez, evel ma 'z eo dleet, al lec'h kenta, al lec'h a enor.

« Dourniet dispar da skriva e brezoneg, e savas meur a skrid a zo beo ar brud anezo, daou dreist-

(37) Da ober evit ar pennad manet diskriv, e lakan amañ en danevell an notenn bet moulet war *G. ar V.* da geñver maro ar c'hoar Anna a Jezuz. M. M.

holl, eur *Miz Mari Lourd* troet dioc'h galleg Laserre hag hec'h *Istor Breiz.* Hemañ a oa disi ha digemmesk dispar ar brezoneg anezañ er c'henta mouladur, graet gant ar c'hoar hec'h-unan, kuit eus ar c'hemmeskadur-se a c'halleg a zo bet staget outañ abaoe. D'an ober-se a ouiziegez hag a garantez-vro e voe aotreet gant *Kevredigez Breiz* (38) eur vedalenn a enor, ha biskoaz gopradur ne voe dleetoc'h eget hennez.

« Ya ! e gwirionez, ar pez n'eo ket bet merket a-walc'h gant ar c'helaouennou o deus savet pennadou d'hec'h eñvor, *eur Vrezonez rik, eur Vrezonez penn-kil-ha-troad,* e oa ar c'hoar Anna a Jezuz. Ne baouezas ket da destenia da Vreiziz en em vodet en-dro da vanniel ar Vro he menoz hag he c'hengarantez. Da heul gouelioù Plougastell warlene, e roas an degemer ar c'harantezusa d'eur c'hannadur anezo deuet da Grozon d'he gweladenni ha da gas d'ezi gourc'hemennou ar vroadelerien.

« *Kroaz ar Vretoned* ivez a blije d'ezi meurbet. He degemeret a reas pep sizun rekis-mat abaoe an deiz ma voe embannet da genta.

« Holl Vretoned vat a lenn *Kroaz ar Vretoned* a bedo gant ene al leanez vat-se he deus unanet, betek he huanad diweza, en he c'harantez, Doue ha Breiz-Izel. Ra vo degemeret er baradoz gant sent Breiz ! D'ezi da unani he mouez gant o re da c'houlenn d'hor Mammvro garet ma viro, a-unan gant he feiz, he spered, he giziou hag he brezoneg ! »

(38) *Sic. Union régionaliste ? pe Association bretonne ?* Peurliesa e vez graet *Breuriez Vreiz* eus houmañ. M. M.



## STAGADENNOU

### I. Eur sell ouz al labour graet evit ar Yez dindan an eskibien Graveran ha David gant Dir-na-Dor

(diwar *K. ar V.* 27-9-1908)

« Bremañ ez eus eun tri-ugent vloaz bennak, ar Brezoneg, komzet ha skrivet gant pep hini evel ma kare, n'en devoa na stumm na neuz : e oa o vont da goll e ano a yez, hag ar Vrezoned gantañ, o vont da goll o ano mat a Vrezoned, — rak peseurt Brezoned e vefomp-ni ken, pa ne vo ken komzet a vrezoneg yac'h ?

« Pep skrivagner eta, pa skrive, a yae da heul e benn. Hogos evel eun enor e oa, zoken, skriva disheñvel an hevelep ger eus an eil pajenn, ha, 'zo gwasoc'h, eus an eil frazenn d'eben.

« Pennadus e oa ar geriou brezonek d'ar mare-se. Hizio e vezent gwelet gant ar stumm-mañ ha warc'hoaz gant eur stumm-all. Ar brezoneg a oa bemdez kemm-digemm evel an amzer, pe evel eur plac'h koant hag a blij d'ezi lakaat eur gwiskamant teir gwech an deiz.

« Koantoc'h a se n'oa ket ar Brezoneg, avat, o nann, ma Doue !

« Eun druez e oa, kentoc'h, gwelout anezañ, evel eur paour kaez merzer etre skilfou e vourevien, dispennet, malet, brevet, bruzunet. D'ar mare-se e oa gwir lavarout e Breiz :

*Skrivagnerien,*
*Bourevien !*

« A drugarez Doue, pep tra a rank kaout eur fin. Merzerenti ar brezoneg ne oa ket evit padout dalc'hmat. Eur vouez a voe klevet o sevel hag o lavarout : « Trawalc'h eo ! » Ar vouez-se a oa mouez ar Gonideg. Hennez a gemeras truez ouz ar Brezoneg. Hennez a louzaouas e c'houliou. Hennez a roas d'ezañ difennou, hag en em lakas e-unan dirazañ, dare d'hen mirout, hiviziken, ouz e vourevien. Bennoz d'ar Gonideg !

« Gwir eo ar pez a zo skrivet war e vez, du-se e Konk, tost d'ar mor. Heñ en deus dasprenet ar Brezoneg. Ar peulvan a zo savet a-us d'ezañ ne bado ket pell a-walc'h evit hen lavarout a rumm da rumm d'ar Vrezoned o tremen.

« Mes ar Gonideg ne oa ket e-unan. Spered ha kalon eun eskob breizat a gavas da intent anezañ ha da heuilh e skouer hag e roudou. An aotrou Graveran, bet eskob e Kemper adalek ar bloaz 1840 betek ar bloaz 1855, ha Breizad e-unan, peogwir e oa ganet e Krozon, a welas en nebeut amzer pebez talvoudegez en devoa labour ar Gonideg. En e gredenn a Eskob,

*Ar Brezoneg hag ar Feiz,*
*A zo Breur ha C'hoar e Breiz.*

ha gwelout ar Brezoneg saotret ha dismantret gant « Bretoned » berrboellik, a rae d'ezañ kalonad evel pa vije ar Feiz hag ar Relijion a vije bet skoet.

« Ne voe ket a-walc'h d'ezañ soñjal kement-se. Eun dra bennak a ranke ober, ha petra ken, *nemet skriva pe ober skriva hervez doare ar Gonideg ?* Ac'hano e teuas *Lizerou Breuriez ar Feiz*, skrivet ha moulet diwar reolennou ar Gonideg.



« Lavarout e voe degemeret mat al labour-mañ n'heller ket. Ar re a oa kustum da skriva ar Brezoneg evel ma karent, ar re o devoa plijadur o vourevia anezañ, ar re na garent heulia na lezenn na reolenn ebet gant aon da gemer poan da blega ha da studia, ar re-se a savas o mouez eneb an Eskob hag ar skrivagner ar Gonideg, hag a lavaras ne oa ezomm ebet da senti outo, rak o reiza ar Brezoneg evel ma vez reizet pep yez, e raent outañ kalz a c'haou...

« Lezet e voent da lavarout, ha bepred e voe kerzet war raok. Skouer an aotrou Graveran a zougas he frouez. An aotrou 'n Eskob David, adalek ma voe anvet e Sant-Brieg, a deuas da zeski ar brezoneg. An aotrou Sant-Mark, arc'heskob Roazon ha kardinal, a bedas eur Breizad, an aotrou 'n abad Herpin, da zont davetañ da zeski d'ezañ ar Brezoneg, evit gallout lenn oberou ar varzed hag ar skrivagnerien nevez savet diwar dourn ar Gonideg. Ya, kaer eo gwelout penaos e teuas spered Breiz da nerza ha da vleunia er mare-se, adal ma voe roet d'ezañ eur reolenn ha laket urz er yez vrezonek.

« Endro d'an Aotrou David, e savas eur bagad barzed, tud a ijin, tud a galon, tud a feiz hag a zo da veza merket en aour o anoiou war-lerc'h re ar Gonideg hag an Eskibien vrezon. Emañ eta an aotrounez Jonkour, *barz Plougonver* ; Merser, kure en Mael-Keraez ; Hingant, *barz Sant-Efflam* ; Kêrmarker, *barz Breiz* ; Herri (Henry), *barz an Aviel* ; Troud, *barz ar Vugale* ; Kemar, *barz Sant-Laorans* ; Ar Yann, *barz Koad an Noz* ; Milin, *barz Laouenan Breiz* ; Rannou, *barz Roc'h-Allaz* ; Ar Joubious, Eskob, *barz sant Gweneal* ; abad Klec'h, *barz Rungolven* ; Kaourantin Tomas, *barz Tour-lan* ; Prosper

Prou, *barz Kerne* ; Hegarat, *barz Ploueg* ; Ar Skourr, *barz Itron Varia Rumengol* ; An Uhel (Luzel), *barz Kéramborn* ; Souvestr, *barz Mene-Hom* ; Breur Polikarp, *barz Plouyann* ; Poullaouek, *barz Sant-Gwenole* ; Karis, *barz Mene-Bre* ; Gwitterel, *barz ar Blavez*, ha kalz a re-all. D'ar re-se holl, e skrive Ar Skourr, unan anezo, ar c'homzou-mañ en e *Delenn Rumengol* :

*Barzed yaouank, dalc'hit huel*
*Bepred banniel koz Breiz-Izel,*
*Banniel ar Feiz hag an Enor.*
*Hennez eo Banniel an Arvor.*

« En o zouez, unan, an aotrou Gwitterel, a zo c'hoaz beo. Eun dudi eo evidomp, pan eo bet espernet d'hon c'helenn, saludi anezañ en eur gemer eus e zourn ar reolenn en deus bet heuliet, *evit he gwellaat c'hoaz hag he c'hreski.*

« Rak, mar deo gwir lavarout en deus bet graet Ar Gonideg hag e genseurted ar gammed kenta, an diaesa hag ar pouezusa, c'hoaz e chom d'ober lies a gammed araok erruout e penn an ero. Da bep rumm tud en deus Doue roet e labour. War ar maen-font savet gant barzed ar c'hantved diweza, barzed ar c'hantved-mañ o devo ivez o maen da zegas ha da bega. Pariz, evel ma lavarer, n'eo ket bet graet en eun deiz (39) ; mes ar Brezoneg ivez a fell d'ezañ meur a vloavez ha meur a grog araok beza peurc'hraet.

(39) Gallek al lavar. Bez' ez eus troiou brezonek da ober evitañ, unan anezo anavezet mat gant Tregeriz (da vihana, digant Tregeridi eo am eus ben desket) : « Tourell Hern n'eo ket bet savet en eun deiz », M. M.



« An eil krog, koulz lavarout, a zo d'imp-ni, skrivagnerien an amzer a vremañ. Ezomm hon eus c'hoaz *eus mui a unvaniez, eus mui a emgleo evit an doare-skriva.* Ezomm a zo *da binvidikaat ar Yez en eur groui geriou nevez, ha, dreist-holl, en eur glask hag en eur zibab ar geriou koz manet e-touez ar bobl.*

« Ezomm 'zo da skriva kalz a levriou evit kas e-touez ar bobl ar pez hor bezo bet digantañ. Ya ! kalz a chom ganimp d'ober, ha kalz a chomo c'hoaz war hon lerc'h. Da vihana, mar gallomp dibab ar gwella d'ober evit an amzer vremañ, hag hen ober gant unvaniez ha gant kalon, neuze ni a lezo ivez war hon lerc'h eun tamm labour graet hag eur skouer vat (40) ».

## II. AR SPERED A FRANKIZ

« Ar Spered a Frankiz a zo bet a-holl-viskoaz hag

(40) Adskriva ger-ha-ger am eus graet amañ pennad Dir-na-Dor, nemet unvanekaat eun tamm ar yez, re « a-gostez Gwengamp », hag hen dic'hallekaat a-wechou, da lavarout eo teurel er-maez gallegachou evel *kuzi* (hogos), *memes* (hevelep), *chañj-dichañj* (kemm-digemm), h. a. Gallegachou-all, evel *erruout*, am eus lezet, daoust n'o c'haran ket, ha tremen hep reiza traouigou-zo. Teurel meiz (pled) eo gwregel *ar bobl*, laket gourel e diweza dilinennad ar pennad, moarvat dindan levezon ar galleg. Ar stumm a dleont gwiska e brezoneg am eus roet ivez da anoiou barzed an Aotrou 'n Eskob David : Merser *Mercier*, h. a. Fazia marteze am eus graet o vrezonekaat ano an Eskob mat, *an Eskob brezon*, a zo bet gwechall e Gwened. Gwenediz, war a gredan, a lavar hag a skriv Joubious e ano en o yez, nemet pell'zo (1896) abaoe m'am eus gwelet ha klevet an anose e brezoneg. Eur fazi-all am eus graet marteze o vrezonekaat ano an aotrou *Guitterel*, dre m'eo dianav d'in talvoudegez an *u* en ano-se. R'am digarezo Blaoueziz ! Eun divroad ac'hanoun. M. M.

a zalc'h da veza Spered ar Gelted. Klevit kentoc'h ar pez a lavar Bro-Skos dre ziweuz Barbour, ha Breiz-Vihan dre re Gwilherm a Sant-Andreo :

« Haelat tra ar Frankiz ! Ar Frankiz a ra d'an den karout ar vuhez ! Ar Frankiz e frealz e pep reuz ! Evurus e vev an neb a vev e frankiz ! N'oufe eur galon uhel kaout na levenez na gwalc'h ebet d'e vennadou, mar bez diank d'ezañ ar Frankiz ! » (Barbour, XIVvet kantved).

« Rak Frankiz a zo dudius,
Ha kaer, ha mat, ha gounidus.
Gant-se, an holl a c'hoantae
He mirout mat, o gwir e voe !
Ouz sklavelez o devoa euz,
Pa welent tro-war-dro he reuz,
Penaos e Bro-C'hall e rene :
Diskiant neb outi na heugfe ! »

(Gwilherm a Sant-Andreo, 1379)

« Ha Yann a Vontfort, p'edo Sant-Malou dalc'het gant ar C'hallaoued, dirak an dudjentil a Vreiz e Dinan, d'an navet a viz Eost 1379, a c'harm :

« Eur souez ma 'z int rankles ! N'hellont kaout o gwalc'h a aour hag a arc'hant. En em deurel a reont war hor Breiz evit laerez diganeomp hor madou hag hol leveou, hon eus perc'hennet bepred, a drugarez Doue, e peoc'h. Ha c'hoaz n'eo ket a-walc'h ! Hor mez a vennont bremañ !... Hogen digabestr omp bet a-viskoaz, ha, pa 'n em gevredfe ar Bed-holl da waska hor frankiz, e ouezimp he difenn kalonek ha gant skoazell Doue he mirout ».

Laket e brezoneg
gant ABHERVE e 1933.



# AR FOLLEZ YAOUANK

## I

Klasket em eus skriva an deiz all. Follennou paper ruz o deus roet d'in. Peogwir ne welan ket... An avel he deus kemeret anezo war va barlenn, ha stlapet int bet ganti en tu all d'ar roz-kamm a glask bleunia, — ne vleugnint ket. Gourvez am eus graet war an douar, va fenn en eur bod roz-kamm. Pep tra a zo brein avat.

Klasket em eus skriva eur wech all. Unan a zo deuet. Neuze em eus roget pep tra. Ha marteze int aet da vervel er waz-dour.

Me a garfe e vije glao. Den ne deufe. Aon o deus rak ar glao.

Koun am eus pa oan en treñ-noz a fuc'he evit pignat a-us d'an taouarc'hegi.

A greiz-holl e oa sklerijennadeg eur gêr en draonienn, c'hoari ar goulou a-dreuz d'ar prenestr gleb. Trei a rae an treñ. An deñvalijenn. An noz. Bremañ, n'eus nemet an noz.

Da genta o deus lavaret :

« Pareet e viot, plac'hig. »

Klasket em eus mervel en eur lammat dre ar prenestr. Kouezet oun war vleuniou ar seurez. Hag oun bet staget.

Santet em eus c'houez ar glao hag an douar du.

Evel pa vijen e-kichen an taouarc'hegi, d'an noz, hag e sil al lusenn a gemmo ar bed. Mont a raemp el lusenn, hon-daou. N'en em welemp mui an eil hag egile, hag e leñve :

« Evel ma vijes maro eo, Enda. »

Neuze, e lavaren d'ezañ e welen aeled, ha Doue an Tad pell, ket ker pell-se, avat. Kerzout a raen war-du Doue an Tad. Eur vantell vesaer en doa, naet-bras hag heoliet. Edo o rodella bleo eun ael e benn d'ezañ evel eun aval eostig.

Lavarout a rae :

« Me 'garfe beza maro. »

Maro eo.

II

Va zad a oa foll.

En hor gwad eo. Eun Nolan a zo aet d'e wele, eun deiz. Trawalc'h en doa bet gant e alar. Debri en e c'hourvez eo a felle d'ezañ ha sellout ouz lein e gambr. Daou-ugent vloaz. E wreg eo a laboure. Gwragez an Nolaned o deus bet da labourat.

Neuze ez eus bet an Nolan miliner. Liva korf e varc'h eo a oa kroget en e benn. Bemdez eul liou nevez. Dont a rae tud eus a-bell evit e welout. Eur beure avat, n'en deus kavet mui liviou nevez da blijout d'ezañ. Neuze ez eo en em lazet, ha lazet e varc'h da genta.

Tro-war-dro Galiv, o deus savet eur gontadenn gant an Nolan en deus lazet tregont Saoz e 1796. Hennez, d'an daoulamm ruz ez eas d'en em veuzi war gein e varc'h.

Va zad a reas kalz traou e-pad e vuhez. Mont a



reas d'an toull-bac'h. Dont a reas er-maez. Mont a reas adarre. Ne c'helle ket herzel outañ da hada an dispac'h en-dro d'ezañ, kement a gasoni en doa ouz ar Saozon. Ha goude e teuas da veza koz. Eun den e oa en dije ranket mervel pa oa tregont vloaz. Ha perak mont da zimezi ! Daoulagad bras he doa va mamm, gant mousc'hoarz an dud o deus aon hag a glask dizehan gounit ar pez na c'hell ket beza gounezet. Hag ez adlavare evel eur bedenn :

« Ha kiriek oun ? Ha kiriek oun ? »

En eur vervel hen adlavare c'hoaz. Va zad en doa skoet ganti. Re ziwezat e oa pa leñvas, yen e oa hi.

C'houita a lakae anezañ da goueza en eur gounnar foll, du evel an arne a freuz a-greiz-holl an oabl hag a skourjez en e fulor an taouarc'hegi. Neuze e tec'hen kuit gant Kevin. Bez' e voe eur beure tomm ; ha ni o redek gantañ war hol lerc'h, eur skourjez en e zourn, ha roudou gwad war an hent.

Kevin a oa seiz vloaz neuze, hag en doa eur c'horf kuilh ma z'ae doun ar skourjez ennañ. Leñva a rae en eur redek, met ne c'harmemp ket. Ne oa den tro-dro, nemet gleskered ar palud.

D'eun noz, ez erruas va zad e-barz ar gegin, mezo. Azeza a reas e-kichen an tan, hag e krogas da sellout ouzimp gant e zaoulagad glas dispourbellet. An diaouled o deus daoulagad glas. Kevin a oa bet klañv. Me 'gav d'in e voe feuket va zad gant dioujod dislivet e vab. Ha setu Kevin o kregi da leñva. Leñva a rae evel den ebet, daerou teo, o koueza goustadik.

« Ma, ma, » eme va zad. « Abegou a vo roet d'it evit leñva. »

Spontus e vouez. Lemm evel eun avel a yud. Hag e kemeras e skourjez.

« A ! a ! mabig kaez — mabig kaez kalonek... »

Lammat a ris.

« M'e skourjezit ! M'e skourjezit ! »

A-greiz-holl, e tihunas va c'hasoni. Bras ha kreñv e oan. Heñ ne oa ket. Ha mezo, war ar marc'had.

Klevout a ris Kevin o hopal, evel ma vije bet ermaez, pell. Va zad a oa kouezet pa echuis.

Eizteiz e chomas c'hoaz, war wele ar gegin. Ne felle ket d'in komz outañ. Kevin a yeas da gaout ar medisin. Hemañ a flouras d'imp hor bleo. Truez bras en doa ouzimp.

« Ho tad a zo o vont da vervel, paour kaez bugale. »

Va zad ne rannas grik e-pad tri pe bevar devez. Ha neuze e huchas warnoun :

« Enda, Enda ! »

Ne felle ket d'in mont. Aon am boa.

Lavarout a reas :

« Mat ec'h eus graet. Garo ez out avat. Re c'haro. Ha gouzañv a ri. »

Mervel a reas en eur lavarout :

« Ar mor, hag an taouarc'h a walc'ho va fec'hedou. »

III

D'an interamant e teuas hon eontr eus Galiv. Degaset en doa d'imp sukantin, a zebras e-unan pa ne gavas ket ac'hanomp seven a-walc'h. Ne ouzon ket piou a lavaras d'ezañ e oa ret d'ezañ hor c'has da C'haliv gantañ, pa ne c'hellemp ket chom hon-unanpenn en eun ti kollet e-kreiz ar paludou. Lavarout a



reas ya, hag e c'houlennas ouz kement den a oa deuet d'hor sikour ha chom a rae arc'hant gant va zad. Heñ a oa breur va mamm. Ispiser e oa e Galiv.

Kaset e voemp gantañ d'e di. Beva a rae e-unanpenn. Avalou-douar gant laez a zebre bemdez, hag e skoe gant an dud a vanke arc'hant d'ezañ. D'an noz e lakae eur vantell souezus. Lavaret ho pije eur gaouenn. Ne oa ket drouk, e gwirionez. Ar stal e oa, a oa re vihan, ha blaz al loued ganti. An dud a c'houlenne traou ouzin. Hag an eontr a c'harme : « Respont, respont, morwaz ! » En iwerzoneg eo e kare sakreal ouzin. Lavarout a rae e oa bravoc'h. Ha gwir eo e tirolle ar c'hunujennou eus e gorzailhenn evel mein stlapet en eun islonk. Ne ouien ket respont outañ. Fazia a raen em c'hontou, ha merc'hed Galiv, gant o zeodou lemm evel kontilli, a youc'he a-bouezpenn hag a golle o chaliou du gant ar gounnar.

Kevin a yae d'ar skol. Daouezek vloaz e oa, ha me pevarzek. Treut-ki e oamp, hon-daou.

Diou wech e tec'his kuit diouz ar stal, gant Kevin. Hag e teuis endro. An eontr en doa lakaet ar polis war hol lec'h.

Hag e ouzon penaos e tremene an deveziou ? Hir e oant. D'an noz e teue Kevin. Ha bemnoz e teske d'in kement en doa desket e-pad an devez. Hag heñ, biskoaz ne folle pa deue an eontr da laza ar goulou.

Deveziou hir daou vloaz hir. Ha Kevin a yeas da Zulenn. Eur yalc'had en doa gounezet. Petra a c'heller lavarout diwar-benn eur vuhez c'houllo ? Ne skrive ket alies, n'en doa ket peadra da brena timbrou.

Pa deuas en-dro, e oa seitek vloaz. Gouere 1921. Ha setu ma voe digoret evidoun eur bed nevez.

E stal va eontr e oa bet komz eus Iwerzon evel just, eus ar sodien emzavet da Lun Fask, eus an trubuilhou. Ha laouen e oa ar mammou o doa kaset o mab da Amerika. Va eontr a drouze muioc'h eget ne vern piou, hag e felle d'ezañ devi eur Republikan pe zaou war blasenn ar Frankiz, gant dour-tan, evit ma'z afe brao an tan daoust d'ar glebor daonet. Ha sur oun e oa fouge ennañ o soñjal en dije gellet kinnig eur sailhad dour-tan da savetei Impalaeriez Bro-Saoz. Eur Judaz e oa, ha bet en doa e dregont pez-moneiz, pa oa lezet gant ar polis da ober e botin (1) evel ma kare. Ha bremañ e rank beza evit frankiz peurglok Iwerzon, evel an holl dud, hag e oar en em zifreta gant ar polis nevez.

Kemm a oa deuet war Gevin. Penn eur paotr na gousk ket en doa, daoulagad brasaet. Hag e fri-Nolan a yae war hiraat c'hoaz. Hag e c'henou, Doue ! Evel ma ne vije ket bet evit e zigeri, evel m'en dije ranket mirout ennañ ar c'hevrinou en doa aon da goll. Ne zigore ket alies e c'henou, nann. Ha nebeutoc'h c'hoaz, pa gomze an eontr outañ. Ne forane ket e varradou kounnar eveldoun, ha pa deue ez echuen kerkent.

Da c'houec'h eur beure ez ae kuit. Sportou, marteze. Eur seurt doujañs en doa an eontr evitañ, dre ma teue eus Dulenn. Mestr e oa war e amzer. Ermaez eus ar stal e kase e zeveziou hag e soñjen em boa kollet va breur. Ne raen nemet fazia muioc'h-mui em c'hontou hag e soñjen : Mont a ri da Amerika hag e labouri ha berz a ri, ha gant eur c'harrtan e teui en-dro da C'haliv, hag e stlapi fank ouz an holl.

(1) *Potin* (poitin) : whisky lambiket dre laer.



Nag a gasoni am boa outo, ouz kement den !

Ha setu Kevin o tont er gegin, ha me kousket em gwele.

« Sav, Enda. Ezomm am eus ac'hanout. »

An noz-se, heñ ha me, ha daou baotr all n'am boa morse gwelet, hon eus harzet eur c'harr-tan leun a armou, war hent Galiv-Dulenn. Ne ouzon ket mat penaos. Sentet em eus. Tennou a zo bet evel just. Me eo am eus kempennet eur seurt chaoser skourrou gwez a dreuz hent. Da beder eur mintin omp deuet en-dro. Pep tra a zo bet nevez goude.

Soudardet a nevez e oa Kevin. Yaouankoc'h egetañ ne oa ket. Kement-se a lavaras ha netra ken. Ne gare ket displega traou. Ne c'houlennas ket ha c'hoant am boa da genderc'hel. Gouzout a rae.

Epad an noz eo e vevjomp, a-hed an ehan-skol. Kement-mañ, kement-se. Kement tra a c'hoarvez pa stourmer dre guz a-enep d'eur mell mekanik pinvidik evel Bro-Saoz. N'eo ket dudius da gonta goude. O beva ! deski d'ar galon da chom sioul pa dostaer ouz traonienn skeud ar Maro. N'ouzon ket perak e lavarer : traonienn... na skeud ar maro ivez... Eun dra sklerijennus eo ar Maro, evit an hini a varv. Ar re all, gwaz a se evito... n'o deus nemet gortoz d'ober.

Ne gomzemp ket. Ha koulskoude, tostoc'h biskoaz ne oamp bet an eil ouz egile, daoust d'an holl draou c'hoarvezet e ti an taouarc'hegi.

« Gwelout a rez, Kevin... »

Met ne wel ket. Me kennebeut.

Heñ, me 'gav d'in en doa soñjet e Dulenn :

« Me a vo eus ar re a savetaio Iwerzon. »

En e wad e oa kasoni ouz ar Saozon, — moarvat abaoe an deiz m'en deus taget Lord Rydell, gant e



4

vizied aotrou, eur wreg da Nolan, war-dro 1807. Ha va mamm a gomze alies eus ar gernez e 1848. Me, kavet em boa peadra da leunia va buhez, ha gwell e oa eget mont da Amerika ha dont en-dro da sabatui tud C'haliv. Gwerza soavon bouk ha te louedet, hag a-greiz-holl lakaat ar polis da redek ar vro, o c'haout war ho lerc'h evel eur vandenn vleizi marnaoniet, ha gouzout en deus ar vro ezomm ac'hanoc'h.

Hogen ar polis ne oa ket ken diot-se. Paka a reas Kevin, ha me ivez. Me, avat, a voe kaset d'ar gêr buan a-walc'h — ha kaset ker buan all d'eur genitervez d'am eontr, a chome en eur gouent e Tibrad-Arann (2). Aze pe e « lec'h-all ». Gouzout a raen e vije bet dieubet Kevin.

Er gouent-se, ne lavarin ket e vezis gwall-eürus. Eun doare kakouzez e oan. Eur gambr a voe roet d'in, e traoñ al liorz, a veze prennet warnoun bemnoz. Ar Seurezed a gerze pell diouzin pa gejen outo war an aleziou, met brao e oa, mezo e oan gant gwin ar vuhez digenvez. Dismegañset ma oan ganto, ne c'hellen ket koll va nerz en eur vont da c'houlenn outo truez o furnez santel, o furnez daonet goudoret, hag e chomen va-unan-penn en o zouez, klok ennoun, c'houero ha kalet.

C'houez al lab-yer hag ar glebor o doa an deveziou er gouent, neuze. Hag ez erruas Kevin, gant feurskrid miz kerzu 1921, da welout ac'hanoun, d'ar red. Ha me, taer evel boaz, me a felle d'in mont kuit gantañ, da gegina evitañ, da labourat.

« Me a raio d'it te du, evel ma karez. »

Leñvet em bije, o soñjal en te du. Hag an arc'hant,

(2) Tipperary.



hag al labour da c'hounit arc'hant, astud ma oamp. Ha ne oa ket echuet ar stourm, emezañ. A-enep da Vro-Saoz, hag a-enep d'an holl Judazed.

« Neuze ez eus ezomm ac'hanoun, » emeve.

« Nann, re a blac'hed ez eus bet dija. »

## IV

24 a viz Kerzu 1922. C'hoant am boa da laerez eun dra bennak. Ne oa ket e oa bet Nedeleg evidoun eur gwir c'houel gant loereier ouz an oaled hag eur wezenn-bin gant goulou-koar. Va zad a soñje e traou all, ha va mamm — aon he divije bet ouz e welout o kemer ar wezenn-bin da skourjez. E ti va eontr e oa aes-meurbet. En em vezvi a rae, d'an deiz-se. Neuze ne oa ket ezomm da c'hortoz tra ebet, ne oa ket ezomm da veza fromet gant moueziou dizanvezel dibersonel ar seurezed, moueziou a sav d'en em goll en eur meurvor a beoc'h — a vije kredet. Peoc'h ar gouent, — peoc'h ar vuhez sparlet, moanaet, a-wechou kollet da c'hounit ar bed amezek, a-wechou kollet da c'hounit netra.

Ha neuze c'houez ar gegin. Eun tamm « pudding » am bo, eun tamm « soda-bread », koaven evit an te, hag eur vi fresk. Ouf. Kevin eo a felle d'in. Eur vi fresk evitañ, koaven en e dasad te, ha Kevin. Amañ, va-unan-penn, gant ar seurezed. N'int ket drouk. N'int ket mat kennebeut. Ne rae forz. Kevin eo a felle d'in.

Ha gellet em bije leñva, terri va fenn, leñva, gouela, hopal, ober pez a ra eur plac'h n'he deus ket he c'hoant, ha ne raen tra. Didalvoud, an daerou. Ar brezel. Kelou ebet eus Kevin. Pe ne gase tra, pe neuze

kelou ne c'helle treiza stêr ar gouent betek ennoun. Hag e felle d'in laerez eun dra bennak evit Nedeleg. Da noz ar Pellgent, e oa moustret va spered gant ar c'hoant mont da vureo ar Vamm-Abadez da laerez he c'helaouennou. An alc'houez a chome bepred e-harz treid ar Galon-Sakr.

Betek nav eur e c'hortozis. Edont er chapel. Lufra a rae an diri ; — dre garantez Doue eo e laboure, seurez vihan ar skubellou, ar paour kaez merc'h diskiant. Ha ne oa bet biskoaz lavaret d'ezi piou a oa karet neuze gant Doue.

C'houez ar bureo, c'houez ar galloud sioul kempenn. Ar Vamm-Abadez n'anavez ket an aon. Nag an naon. Ar C'hrist du. Ar c'hloc'hig kouevr skiltrus. Ar gador-bedi. An daol. Ar c'helaouennou.

Ar pakad ganin dindan va c'hazel, e redis gant an diri ha war alez vras al liorz. Eun tamm goulou-koar a oa ganin em c'hambr hag em gwele eo e krogis da lenn. Ket ar c'heleier, nann, ket ar c'heleier da genta, — kement tra all da genta, ha goude : Krog-evit-krog e meneziou Dulenn. Lenn a ris. Lakaet e oa e oa bet kavet korf maro eur studier, Kevin Nolan, eus Galiv, e-giz-se, korf maro eur studier, lazet, tennet warnañ, maro. Lenn a ris. Adlenn. Hag e sellen trowar-dro ouz ar mogeriou gwenn. Kevin Nolan ! Kevin Nolan, eus Galiv, studier naontek vloaz, pe ugent vloaz. Eun taol war ar penn, ha goude ez en em c'houlenner : E pelec'h emaoun ? Ne gomprener ket. Va breur e oa. Va breur e oa. Va breur, — a oa me, ha muioc'h. Ya, just a-walc'h, ne c'helle ket beza maro.

Ne c'helle ket beza maro. Sevel a ris, ha kemer an arc'hant am boa gounezet er gouent, ha revolver va



zad, — ne chome nemet ar paour kaez revolver-se eus ti an taouarc'hegi. Malizenn ebet.

« Sell, a soñjis. Malizenn ebet. Pegen fentus eo. »

Er-maez edon bremañ. Sellout a ris ouz ar chapel epad eur pennad. Ne ouien ket da belec'h mont. An oferenn, a ! ya. Ne soñjen ket e Kevin. Ne soñjen e tra ebet. Dre ar parkeier eo e tapis hent an ti-hent-houarn evit an treñ-noz. Me a gave d'in e oa eun treñ-noz. Treñ ebet. Penn an ti-hent-houarn a oa oc' h eva te. Paotred ar polis gantañ. D'ar mare-se e oa gwarezet an tiez-hent-houarn evel ma vijent bet aouregi pe eskern sent Doue.

« Dulenn ? Oh ! Oh ! »

An « Oh ! Oh ! » a lakaas penn an ti-hent-houarn da soñjal en eun dra bennak hag e kanas :

« The Campbells are coming, oh ! oh ! oh ! »

Ne oa ket te hepken a oa kouezet dindan e groc'hen. Hag ez adlavaren, diotoc'h-diota :

« An treñ evit Dulenn... »

« Ret eo mont war droad da Zurlas. Er bloaz a zeu e viot erru. Kemerit te ganimp. »

Ar re-se, spered gouel Nedeleg a oa ganto. Hag e oan losket gant an te daonet o tiskenn ennoun, hag e kleven hennez o lavarout :

« Arabat sellout ouz Séan hepken. — Ha n'oun ket kaer me ivez ? »

Kaer ha mezo, a drugarez Doue.

« Ha c'houi 'oar e pelec'h emañ ti Ministr ar gwir e Dulenn ? » a c'houlennis.

Aon am boe a-greiz-holl. Ar re-se a oa o klask tapout ac'hanoun, mirout ac'hanoun, staga ac'hanoun. Hag e tec'his, eur wech muioc'h.

## V

Ar c'henta ti-debri goullo ha dister a welis e teuis a-benn da vont e-barz hep re grena gant an aon. Bec'h am boe gant an nor. Er penn all eus ar sal, eun den a gouske. Gourvezet evel eur c'horf maro, evel pep korf maro a zo bet war an douar, evel Kevin. Marteze e vijen kouezet kousket, me ivez, panevet va zreid pounner. Glao er maez, amañ an den kousket, hag ar c'henta ti-debri am boa biskoaz gwelet er bed : pegen souezus.

« Dre belec'h ez oc'h deuet e-barz ? » eme ar vaouez.

Eur plac'h he bleo melen, dent evel eur c'honikl bihan gwenn, hag eur c'hroc'hen rimiet-mat, mar kirit, ha louet dre natur.

« Petra ? dre belec'h ez oc'h deuet e-barz ? »

« Dre an nor. »

Bazailhat a reas.

« Souezus eo n'em eus ket ho kwelet. »

Hag e vazailhas adarre, plijet bras ouz hen ober. Plijadur a chom er bed, betek ma varver. Bazailhat a rejomp hon-diou, e-giz-se.

« Te eo a fell d'eoc'h ? Eun tamm yar, eun tamm houad, eun tamm yar-Indez ? Eur « sandwich » gant beler ? Gwelloc'h ar « sandwich ». Rak evit Nedeleg, c'houitet eo. Hep arc'hant, nep yar. »

Ne selle ket ouzin. Dont a reas endro gant eur mell pod te hag ar « sandwich ». Hag e vazailhas adarre en eur azeza em c'hichen, perak nann.

« Pebez noz Nedeleg — tud paour-raz. Ha Republikaned, me 'barife. Ar re-se a zo holl er-maez hizio. Alo, ret eo debri hag eva. — Trugarez. »



Sellout a reas ouzin.

« Gleb-teil ez oc'h. Ret eo dont amañ. »

Kemer a reas an te hag ar peurrest hag o lakaat war an daol tostoc'h ouz an tan. Ha me hag heulia.

Eun eurvez pad e chomis mut. Komz a rae. An amzer daonet. Ar brezel daonet. Ar vro daonet. Hag an denterien, — denterien daonet. Pegement e koust eun dant aour, a gav d'eoc'h ? Hag e roont d'eoc'h soavon-dent daonet. Hag e rit ho tilhad hoc'h-unan ? Te a fell d'eoc'h ? Me roio d'eoc'h eur vi hag eun tamm kig-moc'h brao. — A ! n'eo ket souez... »

Petra ne oa ket souez ? Bazailhat a rae bep an amzer. P'am boe echuet gant ar pod-te e c'houlennis :

« Pelec'h emañ Ministr ar Gwir o chom ? »

« Piou ? »

« Ministr ar Gwir. »

« Hañ ! Hañ ! Me 'lavaro d'eoc'h. Eun ti eo en teirvet straed pa 'z eer war-du straed O'Connell. Ha n'eo ket diaes d'e welout. Bepred e vez gwarded dirak an nor. »

Neuze ne c'helled ket mont e-barz e-giz-se.

« Eun den a feson eo ar paotr-se, — gwisket e louet atao. — Eul liou dreist eo al louet. »

Hec'h ano d'ezi a oa Kati. An ti-debri a oa deuet da veza eul lec'h tomm ha diouz va doare.

« Kati, hag anavezout a rafec'h eur gambr ? »

Anavezout a rae, nepell diouz an ti-debri. Gwaz ar vaouez a oa bet lazet er brezel, — ar Brezel Bras e Bro-C'hall, taolit evez. Eur vaouez dereat, eun Itron. Ma karfen mont da welout ?

« Hag an ti-debri ? »

Ne rae forz, deiz Nedeleg, d'an eur-se. Eun tog a lakaas hag eur vantell, ha buan, d'an daoulamm. Ne vazailhe mui.

« N'eo ket souez », a lavare.

Itron ar gambr he doa diouvronn maget-mat, dent brein hag eur sae-gambr gant bleuniou. Pokou etrezo, hag an intañvez vadelezus o kinnig ar gambr evit daouzek shilling ar sizun, — hep aezenn-leski. Ma karfec'h gwalc'hi ho tilhad em c'hegin.

« O ! nann ! » emezoun.

« Me a c'hellfe o gwalc'hi evidoc'h, gwir eo. Ne laeran ket an dud, n'eo ket 'ta Kati ? »

Kati a oa dija er gambr, a anaveze mat.

« C'houi a vo brao amañ. Mrs. Bond a zo gwella itron ar c'harter. »

Teneraet e oant, o-diou, gant Nedeleg moarvat.

« Hag o malizennou ? » a c'houlennas Mrs Bond a-greiz-holl.

« Er porz-houarn int chomet. »

« E Kingsbridge ? » eme Gati. « Me a c'hello fenoz... »

« E Durlas int chomet. Me a lakaio anezo da zont. Ne oa ket a dreñ ha... »

A drugarez Doue e c'hellis mont da gousket.

## VI

Eur seurt levenez e voe gwelout adarre d'an noz, kroc'hen louet Kati, he c'hroc'hen lous eun tamm hag he doareou dibalamour. Eur plac'h divergont a-walc'h, he doa lavaret Mrs. Bond.

Labourat a rae, erfin. Ne oa ket mui hec'h-unan en ti, hag e kleved trouz al listri a skaoted en tu all eus ar voger goad. Te adarre. Te du, evel m'e gare Kevin.

A-greiz-holl e teuas e-barz. Gleb e oa, peget e vleo



ouz e benn. Mont a reas da azeza e-kichen an tan, evel eur c'haz, goustadik a-walc'h, hep sellout ouz den ebet.

Goulenn a ris sigaretennou digant Kati. Butuni n'em boa graet biskoaz. C'hoant am boa da vutuni dirazañ, ha ne c'helle ket gwelout moarvat. Gwell a se, gant va fenn gavr sirius-maro.

Ne ouien ket butuni, e gwir.

Spont eo, souez eo beza maouez. Eun den e-kichen, hag e c'hoarier...

Sellout a reas ouzin koulskoude, hag e klaskas teurel eun tamm paper a nijas kuit war al leur. Unan all a zeuas da lakaat war va zaol en eur vont kuit.

« Ma 'zoc'h c'hoar Kevin Nolan, deuit war va lerc'h. »

Gwelout a ris e gein kroummet eun disterig hag e vleo hir war e c'houzoug. Hag ez is kuit war e lerc'h, goude eur pennad. War e lerc'h a-hed diou pe deir straed sklerijennet, ha neuze skeud eun hent-dall. Mousc'hoarzin goap a reas, e-giz-se ; hennez ne goll morse e benn, a soñjis.

« Ha neuze, c'hoar Kevin Nolan, petra an diaoul oc'h deuet d'ober e Dulenn ? C'houi a zo deuet d'en em goll ? »

« Labour a glaskan. »

« Paour kaez plac'h, deuit 'ta. Taolit evez ouz ar fank. Kasaus eo ar gêr-mañ. Ar gêr kasausa en Iwerzon a-bez, ne gav ket d'eoc'h ? — er-maez eus Belfast, evel just. Labour eo a glaskit, paour kaez bugel. — Souezus eo, — me a fell d'in ho kwelout. Ne ouezit ket penaos ; eun dra am eus da lavarout d'eoc'h. »

« Diwarbenn va breur ? »
« Ya. »
C'hoarzin a reas.
« Ne ouzoc'h ket va ano, zoken. Deuit d'am zoull, memes tra. Gwelloc'h e vo eget redek dre gêr ; — ne ra netra d'eoc'h ? »
« Nann. Perak e rafe ? »
« Ya, perak ? Me 'zo 'vont da genta. Alies ez eus eur beg-e-dog dre amañ. »
Gortoz a ris eun tammig en trepas. Hag a-greiz-holl e teuas em spered gwerzennou Fiac'ha :
*« Gwazed Ros a voe galvet davetañ. Lavarout a reas d'ezo : grit ho servij c'hoaz.*
*— Ne c'hellomp ket ober muioc'h, emezo.*
*Lavarout a reas d'ezo :*
*— Tufit war balv va dourn.*
*Hag e rejont. Evel-se e voe o salo, hag an hanter anezañ a oa gwad.*
*Neuze e lavaras :*
*— N'eo ket mat ho servij c'hoaz, rak n'eo ket gwad ho salo a-bez. »*

## VII

« Me 'felle d'in ho kwelout, » a lavaras en eur serri an nor.
Yen ha teñval e oa ar gambr. Diaes e voe d'ezañ lakaat eun tan dister da gregi er fornigell. Me a chome reut war ar gador.
Prennet an nor gantañ, e teuas em c'hichen, hag e komzas pell amzer diwar-benn Kevin, ha diwar e benn d'ezañ, Jim Ryan. — Komz a reas pell amzer, traou diwar c'horre, darvoudou, avat.



« Ha setu. Ho kwelet am eus, a-greiz-holl. »
« Doue eo en deus ho lakaet war va hent. »
« Doue ? Doue, Enda Nolan... Doue... Te ho pezo ? Foll e vezimp an holl ac'hanomp en Iwerzon, gant te daonet ar Saozon. Ma oufen lavarout d'eoc'h ar wirionez... Ret eo d'in lavarout ar wirionez... »
« Peseurt gwirionez ? »
Sevel a reas.
« Netra. Me 'gav d'in eo ret beza foll er vuhez. En em rei d'eun dra bennak ; ket d'eun den bennak. D'eun dra bennak... »
A-greiz-holl e voe kemmet. Ha me, sirius, soñj am eus, sirius-maro goude unan all eus an tasadou-se, e lavaris d'ezañ e oan deuet da Zulenn evit laza Ministr ar Gwir, a oa kiriek eus maro Kevin.
E vouez a oa sioul-meurbet pa lavaras.
« Ha graet mat ho meno ganeoc'h, Enda Nolan ? »
« Ya. »
« Peur e lazot ar paour kaez den ? »
« Kerkent ha ma c'hellin. »
« Pelec'h ? »
« O ! en e di. »
C'hoarzin a reas.
« Ma ; ne c'hellit ket hen ober fenoz, moarvat. Ne ouzoc'h ket petra 'raimp ? Eur c'hoz karr-dre-dan am eus, nepell ac'halen... »
Komz a ris outañ, o ! komz a ris outañ. Eun tammig re. Ar c'harr-dre-dan am lakae da voredi, da veza hanter-eürus, hag e karen beza huñvreal, da a-gevret gant ar paotr, a-raok d'in ; mont da laza an den en doa lakaet laza Kevin.
Diskenn a rejomp dirak eun ti, hag e stardas va brec'h d'in, karantezus a-walc'h, a soñjen.

« Kavet em eus, » emezañ. Ha koulskoude pell 'zo n'oun ket deuet dre amañ. »

« E pelec'h emaomp ? Setu eun diri... »

Er gouent edon, em c'houent.

VIII

Kakousez e oan, plac'h kollet. Ar seurezed ne c'hellent ket avat sevel mogeriou en-dro d'o farkeier re vras. Betek Durlas ez is war droad, ar 26 a gerzu 1922, hag ez erruis e Kingsbridge Dulenn, ar 27.

Kerzout a ris betek ti Mrs. Bond, hep sellout ouz kêr. Netra ne oa chomet em spered, nemet kementmañ : hizio, e lazin hennez. Ha goude, ne raen nemet foutre kaer eus pez a c'hellfe c'hoarvezout. Va revolver a oa chomet e-barz matarasenn gwele Mrs. Bond, avat.

Ne deas ket brao an traou, da genta. Mrs. Bond a sellas ouz va botou, ouz va daouarn.

« Kati eo he deus roet skouer fall d'eoc'h, moarvat. Pe ma 'z oc'h chomet ganti da labourat, perak n'oc'h ket deuet da lavarout d'in, da genta ? »

En he c'hegin, e welen he fer, eur boked kelenn. Petra a felle d'ezi, ar randonenn-se ? Daoust hag am boa ezomm da respont ?

« Naon am eus, » a respontis, « naon am eus, Mrs. Bond, ha chomet oun gant Kati en noz-mañ. »

« Da sutal ; hag e c'hellit mont da glask boued e lec'h all. »

« Ya, Mrs. Bond. »

Sevel a reas trumm.

« Arabat lavarout : Ya, Mrs. Bond, e-giz-se ! Eur vi ho pezo. N'ouzon ket petra hoc'h eus graet, met



n'hoc'h eus ket kousket sur ha Kati eo he deus roet skouer fall d'eoc'h. »

Er straed e kerzen sioul-meurbet ha ne gasaen mui an treitour Ryan. Bremañ em boa, em godell, va revolver.

Sioul-meurbet. Gwelout a raen kement tra evel islinennet ha treset-sklaer, du war wenn : kirri-dredan ar soudarded, daoulagad eur vaouez, mantell eur plac'h vihan. Ha dirak eul livadur e chomis eur pennad ; daoust hag ar meneziou a zo bet mouk biskoaz dindan ar c'huz-heol ?

Sec'h ha yen e oa an amzer. Ne oa den dirak ti ar Ministr. Ne oa nemet eur c'haz louet, a lammas etre va divesker hag a doullas va loerou. N'ouzon ket pegeit e chomis dirak an nor, o klask soñjal e traou didalvoud ha sioulaus :

« Sell penaos o deus rimiet mat an dournell. Koustiañs he deus ar vatez. Me a oa matez er gouent. Prenn-dero eo. Hennez a rankfe beva evel eur paour kaez... »

Krena a raen. Ne felle ket d'in mont e-barz. Nann, nann. Hag e skois war vorzol an nor.

Ne c'hortozis ket pell. Ha dirazoun, ar plac'h a zigoras an nor a oa Mary Banty, eus Galiv, eur plac'h am boa gwerzet soavon hag alumetez d'ezi gwechall e stal va eontr. Dioustu ec'h anavezas ac'hanoun.

« Oh, piou en deus lavaret d'it edon amañ ? Ha petra ' rez e Dulenn, Enda ? »

Koant e oa evel eur rozenn vezeven. Buhez he doa evit dek, ha ne c'hortoze ket ar respontou.

« Hag an dud amañ, » a c'houlennis ; « marteze. »

« Just a-wale'h ! An daou-se a zo aet kuit da Londrez ha ne chom nemet ar mabig amañ ; — chom

ganin ; — n'eus nemet ar plac'h en nec'h, ha me. Ha traou a zo da zebri, forz pegement... »

« Peur e teuint en dro, Mary ? »

« O ! a-benn pevar pe bemp devez. M'hel lavar d'it, n'ouzon ket mat da belec'h int aet. Eur seurt sizun briedelez eo evito. Karout a rez an avalou hag an orañjez ? »

Ne gare ket ac'hanoun gwechall, hogen evel ma lavare, Dulenn ne oa tamm diouz he doare, hag he dije poket ouz eur maen eus Galiv m'he dije gwelet eur maen eus Galiv o koueza diouz an oabl.

« Va breur, deuet eo en-dro eus ar Stadou, ne c'helle ket tremen hep straedou Galiv ha potin da eontr. »

« Penaos eo graet gwreg ar Ministr, Mary ? »

« O ! dereat eo, gant bleo hir spontus. »

« Mat eo ? »

« Mat a-walc'h. »

« Ha yaouank ? »

« Evel just. »

« Te a gav d'it e oufe gouzañv mat ne vern petra ? »

« Asa, Enda Nolan, te a zo droch evel da eontr. Debr 'ta, diodez ma'z out. Ha te, gouzout a rafes gouzañv mat ne vern petra ?... Me a hop pa loskan va biz. »

Santout a ris em godell ar revolver. War an diri, pa'z is kuit diouz ar gegin, e oa ar mabig, gant e verc'hodenn. Eur mab. Eur wreg. Ha goude ?

## IX

Ne oa ket Mrs. Bond er gêr. Pevar devez goude e



oa. Edon o sellout ouz ar straed, edon o c'hortoz hag o sellout ouz ar straed lous ha didud, pa welis Jim Ryan o tont etre daou ward-kêr, hag e sellas ouzin, braket ma oan ha skournet ouz ar prenestr. Hag an tri-se o chom a sav dirak an ti, o tont e-barz, o pignat gant ar c'hoz diri, o sevel, pounner o zreid.

« Digor d'imp, Enda, » eme Jim Ryan.

Hag e tigoris.

« Lavar 'ta d'ar re-mañ ha bez' ez oun da bried pe nann, ha bez' e labouran e ti Guinness pe nann. Ar re-mañ a gav d'ezo oun n'ouzon ket peseurt Republikan daonet... »

Ar warded a oa ruz o fenn, bras evel peuliou ha ken dichek ha tra. Sellout a raent ouz ar gambr.

Jim Ryan a arnodas :

« N'omp ket pinvidik, hañ, va faotred ? N'eo ket amañ e vo kavet peadra da c'hlebia ho korzailhenn, siouaz... Enda, arabat d'it beza feuket... Ha ne lavarez netra d'az pried... »

« Eur pried a vez mezo bemnoz... ma karfec'h kemer anezañ, me 'zo laouen... »

Ne oa ket gwir, sur. Ar warded-kêr, eun tammig heuget marteze, a ziskennas buan a-walc'h, souezet. Jim Ryan, eur sigaretenn gantañ en e c'henou, a c'hoarzas izel :

« P'am eus ho kwelet er prenestr, e kave d'in e oan kollet. Ha bremañ e skarzin kuit abred eus ar gêr daonet-mañ... Kavout a rae d'ezo e oan heñvel a-walc'h ouz skeudennou Jim Ryan. »

C'hoarzin a reas eun tammig c'hoaz. Me a selle ouz va botou, hanter-laouen da veza gantañ moarvat, hanter-laouen.

« Neuze oc'h deuet en-dro buan, war a welan. N'eo ket lazet c'hoaz ar paour kaez denig ? »

« Kit kuit, Jim Ryan. »

Meurdezus e oan, ha ken sur ac'hanoun, ken sur bepred da c'houzout resis ar pez am boa da ober. Hag e soñjen koulskoude en doa d'an deiz-se eur penn skuiz, penn an den koz a deufe da veza, gant an amzer, ha n'e welfen mui.

« Azezit, Enda, a lavaras goustadik ha sioulik. Gwell ganin hel lavarout hizio. M'am eus ho kaset d'ar gouent, ne oa nemet evit herzel ouzoc'h da ober eur sotoni. N'eo ket ar Ministr a zo kiriek. Ho preur a zo bet lazet ganin, war urz ar C'huzul. »

Sellout a rae ouz ar prenestr, heñ ivez. Hag e ris goap outañ :

« Arabat troada gevier all. Kit kuit 'ta. »

Dislivet e voe trumm.

« Ma tiskouezfen d'eoc'h e vedalennou hag e chadenn arc'hant ? »

« Gellet hoc'h eus o laerez ? Kit kuit. »

« Enda Nolan, toui a ran : lazet em eus ho preur. »

Adal ar pennad-se em eus soñj c'hoaz ne reas nemet mont ha dont er gambr, gant ar gounnar hag an derzienn a oa ennañ :

« E votou a oa leun a draez... Hag e c'hoarze, ne ouie netra, hag e lavare e oa re lous an amzer evit mont pelloc'h... Unan all a oa ganimp. Ha neuze, ker yaouank e oa Kevin ha ken... Ne ouien ket resis ha bez' e oa eun treitour pe nann...

Setu heñ o lavarout : « C'houez ar bezin... Pebez diod ! a lavaran. Enda, me 'm eus e lazet... hag hon eus taolet anezañ goude... »



A-greiz-holl ne welis mui nemet skeud Jim Ryan, eur skeud gant diouvrec'h vras.

« Toui a rit ez eo gwir ? »

« Ya. »

N'em eus kroget da veva adarre nemet evel ma tihuner en noz du. Em penn, e oa trouz eur feunteun, c'houez ar fenol gant an aer tro-dro d'in.

Lazet em boa Jim Ryan.

Re ziampart oun bet evidoun-me. Abaoe emaoun e ti ar re foll.

FANT R. MEAVENN,

Sant-Malo, 1936.

# Kraksonennou

... Digoradur

*Tamm goude tamm,*
*E teu sammig da samm.*
*Bloaz goude bloaz,*
*E teu krennard da waz.*
*Gant gwenneien a-walc'h*
*E tro yalc'hig da yalc'h !*

An askol-gwenn

*Er waremm voan e-tal an ti,*
*An askol-gwenn 'zo war an dirienn,*
*Darn o pedi war o daoulin 'vel gwerc'hezed,*
*Darn azezet o neza...*

*Ar gouerien groz — everien sistr —*
*N'ouzont dare, ne welont ket*
*A-hed o darempredou pemdeziek*
*An askol-gwenn — va gwerc'hezed.*
*O c'horfou mistr —*
*'Zo darn azezet o neza,*
*Darn all daoulinet o pedi*
*Er waremm voan e-tal an ti...*

Bisigou mareñv

*Me 'zo bet o kantren 'hed ar girzier,*
*Oa bisigou ouz ar bizier*



*En istribilh strilh-distrilhet,*
*Oa bisigou ouz ar bodou a-strolladou...*
*— Koz braoigou, c'hoariellou*
*Bazoulennou kleier aner melen tener. —*

*Ha 'm'eus karget va godellou*
*Mac'hom 'giz eur c'hrouadur !*
*Eur wech distró, skuiz o kantren,*
*N'em eus kavet nemet poultrenn,*
*... Ludu louet va flijadur !*

Deliou sec'h

*Deliou, deliouigou sammet gant an avel,*
*Emen emaoc'h o vont d'ar c'hrug ha mell-divell*
*En doare-se ? — Moarvat da bell !*
*Emen en eur goroll a-stroll*
*En doare-se ? — Moarvat da goll !*
*Emen gant kement all a vall ? — Trem' ar bed all !*

Dour-red

*An dour a gemer*
*Liou al limouz,*
*Lipouserez he bleo flour...*
*Gloan ha mezer,*
*Seiz ha voulouz,*
*Liou al lec'hid — hag a drid !*

REUNAN AR MOUGN,
1941.

# Va Levr-Oferenn bihan

Edon, en deiz-se (gwall bell a zo abaoe), e ti va c'herent, o tarbar va zraou da guitaat ar gêr, evit mont war ar studi, da ziavaez-bro, ... pa c'houlennas ouzin va c'hoar : « Peseurt levr-oferenn a gasi-te ganez ? Hemañ gallek, kof ruz, petramant hennez brezonek, kof alaouret ? ».

An hini brezonek (n'oun ket evit lavarout perak) eo a gemeris. An dibab-se, avat, en deus bet eur vras a levezon war va holl vuhez.

Setu amañ penaos :

Er c'helenndi ma 'z is, e Bro-Saoz, ha ma chomis pevar bloaz hanter, va holl genskolidi a oa, eveldoun, Brezoned, ha brezonegerien an hanter anezo. Koulskoude, arabat eo d'eoc'h kredi e veze graet skol vrezonek d'eomp ! Nann ! Brezonega zoken etrezomp a oa difennet ouzimp ; ha m'hor bije goulet hen ober, diaes a-walc'h e vije bet d'eomp, abalamour d'ar rannyezou hag eilrannyezou disheñvel a gomzemp. Evel-se, da skouer, evit envel an hevelep tra, unan a lavare « *patatez* », eun eil, « *pato* », hag eun trede, « *valouar* ». A-unvan e kouezemp avat, en eur lavarout « *pommes de terre* », pe c'hoaz « *potatoes* », peogwir, mar plij, e teskemp ar saozneg...

. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .

Ac'hanta ! goude chom pemp bloavez e-giz-se, pell diouz va bro, hep komz yez va zud, na souezit ket, ma 'm boe bec'h o terc'hel ganto eur gaoz vrezonek, pa voen distro d'ar gêr. Eul luc'hach brezonek-



gallek-saoznek a zeue ganin, ken na lavare d'in va moereb : « Chesus ! pegen trefoet eo da lavar ! »

Trefoet a-walc'h, e gwirionez ! Ha koulskoude (piou en dije kredet ?) kalz gwelloc'h e ouien neuze ar brezoneg eget na raen pemp bloaz a-raok.

Penaoș eta eo bet c'hoarvezet ar burzud-se ?

A-drugarez d'am levr-oferenn...

D'ar suliou ha d'ar goueliou, du-se, e Bro-Saoz, alies-alies, e-pad an ofisou, me a lenne komzou brezonek ar pedennou, an abostoliou, an avielou, ar salmou, an himmou, anezo a-wechou gwir bennadoulennegez.

Deski am eus graet en doare-se, ar brezoneg-iliz, ar brezoneg uhel, ar brezoneg skrivet, ar brezoneg glan, e-keit ha ma ankouaen hini ar bobl.

En doare-se, yez va mamm a reas he c'hresk em spered a-gevret gant an anaoudegeziou all ; damgempouez a vanas etre va deskadurez dre vras ha va gouiziegez eus ar brezoneg.

Panevet va levrig-oferenn e vijen bet distroet, estrenaet, diouz an Estren, ha dambeurankouaet ganin yez va hendadou. Hag evel ma ne garer ket ar pez n'anavezer ket, ne vijen ket bet deut, evel ma 'z oun, d'en em domma outi ha da ouestla poan hag amzer d'ezi.

Padal, deut oun da veza brezonegour. Gallet em eus heulia lusk an emzao breizek ; abred a-walc'h oun degouezet evit pignat e karr-nij an nevezvrezoneg em eus douaret gantañ war dachennou boemus ar skiant, ar Gened hag an huñvre. Breizad oun a galon, a spered, hag a youl,

A-drugarez d'am levrig-oferenn, priz-katekiz va Fask Kenta... Iven UGEN.

# Liadain ha Cuirithir

EUN ISTOR A GARANTEZ A WECHALL

*Kavet e vo amañ da heul eur gontadenn a Iwerzon, embannet ha troet e 1902 gant ar c'heltiegour bras Kuno Meyer. Eviti da veza bet miret e dournskridou koz a-walc'h, ez eus abeg da gredi e voe savet en navet, d'an diwezata en dekvet kantved.*

*Displann eo an danevell. Talvoudus eo eta rei eun diverra eus an darvoudou, hervez komzou Kuno Meyer e-unan e kentskrid e levrig :*

*« Danvez an danevell eo karantez eur barz hag eur varzez. Goude beza bet gouestlet e dimezi, e kemer-hi gouel eul leanez. N'heller ket lavarout resis pegoulz e c'hoarvez an dra-se. Mar deo abred, neuze ez eus striv etre karantez ha relijion.*

*« An daou gariad en em laka dindan renerez Sant Cummine, marteze hep diskulia ar c'hemm e stad Liadain. Eun taol-arnod aes-tre a zo lakaet war an daou da genta. Goude se, ar sant, war c'houlenn Liadain, a lez ganto re a frankiz. Bez' e rank neuze harlua Cuirithir, a zilez e garantez da vont da bir-c'hirin. Liadain, avat, a ya war e lerc'h. Cuirithir a dremen neuze en tu all d'ar mor.*

*« Liadain a zistro da lec'h ar binijenn hag ar bedenn, hag a varv dizale. Sant Cummine a laka ar maen ma'z ae-hi da leñva war bez ar plac'h reuzeudik. »*

R. H.



1.

Liadain, eus Corco Dubne, barzez. Da Vro-Gonnac'ht ez eas, d'ober eur weladenn.

Curithir, mab an Dourgi, barz e-unan. Eur banvez-bier a reas d'ezi.

« Perak n'en em unanfemp ket, à Liadain ? » eme Guirithir. « Hor mab a vefe brudet. »

« N'hen greomp ket, » emezi, « gant aon na vefe saotret d'in va gweladenn. Mar deuez d'am c'her-c'hat d'am zi, mont a rin ganit. »

2.

Evel-se e voe. War-du ar c'hreisteiz ez eas, eur mevel hepken war e lerc'h, ar vantell varzel gantañ en eur sac'h war e gein, ha Curithir gant eur vantell baour hepken en-dro d'ezañ. Pennou goafiou a oa er sac'h ivez.

Mont a eure betek ma tegouezas d'ar puñs e-kichen lez Liadain. Eno e wiskas e vantell vouk, hag e lakjod pennou ar goafiou war o fustou, hag heñ ouz o heja.

3.

Bez' e welas Mab e Zaou Ijin o tont davetañ : eur farouell e oa, mab Maeloc'htraig, mab Dinertac'h, eus Dessi Bro-Vuma. Kerzout a c'helle war ar mor ken-koulz ha war an douar. Uhelvarz Iwerzon e oa, ha farouell Iwerzon a-bez.

Da gaout Curithir ez eas.

« Mat eo se, » eme Vab e Zaou Ijin.

« Amen, » eme Gurithir.

« Te eo perc'henn al lez-mañ ? »

« N'oun ket, » eme Gurithir. « A belec'h out daunan ? »

« Farouell paour an Dessi oun-me, Mab e Zaou Ijin va ano. »

« Klevet em eus an ano-se, » eme Gurithir. « Ha mont a ri e-barz al lez ? »

« Hag e rin, » emezañ.

« Gra d'in eur vadelez, » eme Gurithir. « Ar vaouez vras a zo eno, lavar d'ezi, gant da holl ijin, dont betek ar puñs-mañ. »

« Pe ano eo-hi ? »

« Liadain. »

« Pe ano out-te ? »

« Curithir mab an Dourgi. »

« Mat ! » emezañ.

4.

En ti ez a. Edo-hi en he c'hambr, peder maouez ganti. Azeza a reas-heñ. Hogen ne voe ket taolet pled outañ. Neuze eo e lavaras :

« An ti-meur,
Gant peuliou ouz e skora, —
Neb a dle kaout eun emwel,
Aet-heñ war-du ar c'hornog.

D'ezañ da vont d'az kwelout,
Puñs a zo dirak an ti.
Alc'houedered tro-war-dro,
Koant, a nij a-denn-askell.



Teñval eo va daoulagad,
Ouz aroueziou ne ran van.
Liadain a ran-me eta
Eus pep maouez dianav.

A vaouez start da zaoudroad,
Ne deus brud par d'az hini.
Dindan gouel eul Ieanez,
Skiantekoc'h plac'h n'eus ket.

Mab ar mil,
A van d'an noz el lennou,
'Zo er-maez ouz da c'hortoz,
Daoudroad glas-wenn dindanañ. »

5.

War-lerc'h se eo ez eas-hi gant Curithir. Karantezene a rejont gant Cummine Vras, mab Fiac'hna.

« Mat, » eme Gummine, « nerz ar garantez-ene warnoc'h ! En em welout eo a reot, pe komz an eil ouz egile ? »

« Komz a fell d'imp ! » eme Gurithir. « Ar gwella e vo. Rak en em welet hon eus. »

Bep gwech eta ma 'z ae-heñ en-dro da vein-bez ar sent, e veze prennet he c'hell-leanez warni. En hevelep giz, prennet e veze e gell-lean warnañ bep gwech ma'z ae-hi er-maez.

Hi a lavaras neuze :

« Curithir, ar barz gwechall,
A garen ; hep gounid d'in.
Aotrou ker an daoudroad louet,
Gwa me ! hepdout da viken !

Al lec'h 'tal ar peniti,
M'emañ warnañ an divarz,
Eno eo ez an bemdez
Goude splannder ar bedenn.

Biken n'en devo buoc'h,
Na leue-bloaz nag ounner ;
Biken ne vezo maouez
En tu dehou d'an divarz. »

Ma eilgerias Curithir :

« Eur vouez ker a glevan,
He degemer n'hellan ket.
Lavarout a ran hepken :
Eur vouez ker ez eo d'in. »

Ma lavaras ar vaouez :

« Mouez o tont dre ar gloued,
Mat d'it tamall ac'hanoun.
Petra 'ra ar vouez d'in ?
Mirout ouzin da gousket. »

« A zen, fall ez eo bet d'it
Va envel gant Curithir ;
Heñ o tont eus ribl Loc'h Seng,
Me o tont eus Cill Conc'hinn. »

6.

« Kouskit an eil gant egile fenoz, » eme Gummine. « Ha ra 'z aio eur c'hloaregig etrezoc'h gant aon na rafec'h diskianterez. »



Ma lavaras Curithir :

« Mar deo eun noz, emezoc'h,
E kouskin-me gant Liadain,
Eun nannlean hag a gouskfe,
A gemerfe plijadur. »

Ma lavaras Liadain :

« Mar deo eun noz, emezoc'h,
E kouskin gant Curithir,
Ha pa vefe eur bloavez,
E ve diviz etrezomp. »

7.

Kevret e kouskjont en nozvez-se. Antronoz e kaser ar paotrig da Gummine da veza goulennataet.

« Arabat d'it kuzat mann, » eme Gummine ; « pe anez, da laza a rin. »

Ne ra forz ha pa varvfe. « Da laza a rin mar anzavez. »

8.

Goude se e voe kaset Curithir d'eun iliz all. Hag heñ ha lavarout :

« Nevez 'zo,
E kimiadis diouz Liadain.
Keit eun devez hag eur miz,
Keit eur mizvez hag eur bloaz. »

Liadain a lavaras :

« Mar deo hizio Curithir

Aet e-mesk ar gloareged,
Diskiant e vo e gomz
Evit an neb na oar ket. »

Cummine a lavaras :

« Fall ar pez a lavarez,
A Liadain gwreg Curithir.
Amañ n'oa ket diboelloc'h
Eget en deiz ma teuas. »

Ma eilgerias Liadain :

« En nozvez-se, d'ar Gwener,
N'oan ket ledet war ar mel,
War c'hloan va fallennig gwenn,
Etre divrec'h Curithir. »

9.

Curithir, avat, a yeas da bardona ken na zegouezas e Cill Letrec'h, e bro an Dessi.

Liadain, ouz e glask, a lavaras :

« Dilaouen,
Eo ar marc'had am eus graet !
Ranna 'r galon a garen.

Diskiant,
Eo bet nac'h outañ e c'hoant,
Dre aon rak Roue an Neñv.

Gounid bras
Oa d'ezañ mont dreist da boan
An Ifern d'ar Baradoz.



Bihan dra
'Rannas kalon Gurithir.
Habask oan en e geñver.

Liadain oun,
Hag a garas Curithir :
Gwir ar pez a lavaront.

Eur pennad
Oun chomet gant Curithir.
C'houek oa bout en e gichen.

Kan ar c'hoad
A gleven, ha me gantañ.
Ivez, mouez ar mor mouk.

Arabat
Da dra pe dra a rafen
Ranna kalon Gurithir.

Hen anzav
A ran : heñ eo a garen
Ma 'm eus karet den ebet.

Eur flamm feuls
A deuzas va c'halon-me.
Ha ne lammo mui biken.

10.

Penaos e voe rannet kalon Gurithir gant Liadain ? Re brim e kemeras-hi gouel eul leanez.

Pa glevas-heñ edo-hi o tont eus ar c'hornog, ez

eas en eur c'hourac'h war ar mor, da weladenni broiou pell ha da bardona. Biskoaz mui ne voe gwelet ganti.

« Aet eo kuit bremañ, » emezi.

War al lec'h ma oa e voaz mont da bedi, e varvas Liadain. D'an Neñv ez eas hec'h ene. War he dremm e voe lakaet al lec'h-se da vaen-bez.

Kejadenn Liadain ha Curithir betek amañ.

Lakaet e brezoneg
gant ROPARZ HEMON.



# Ar C'hemmaduriou hag an Distagadur

*A-zivout « Notennou diwar-benn an Tregerieg »*
*J. Konan*

Laouen-bras oun bet gant *Gwalarn* miz mae ha mezeven, ennañ e-leiz a zanvez evit an dudi hag ivez evit ar studi. Stad a zo bet ennoun dreist-holl en eur lenn roll-geriou, rimadellou-bugale ha pedennou souezus Bro-Berroz dastumet gant J. Konan (1). Ar pez am eus kavet an talvoudusa-holl eo avat e « Eveziadennou diwar-benn yez Treger » (2). Erfin e tiskouez ar Vretoned beza barrek da studia o yez o-unan, hag a zo ar pouezusa-holl : da ober eur seurt labour e brezoneg.

Talvoudus-bras eo hep mar ar roll geriou lakaet gant J. Konan e penn e labour, evel ma oa talvoudus-bras ar rollou lakaet gant Y. ar Go e « War-du ar Pal » hag e « Sav » (3), gant an ao. Perrot e « Feiz ha Breiz » (4), hag all. Eul labour dleet-mat hen ober ar c'henta ar gwella eo dastum evelse ar geriou chomet a-strew amañ hag ahont. Evit ma

(1) *Gwalarn*, 136-137, mae-mezeven 1941, pp. 423-449.
(2) pp. 436-448.
(3) *War-du-ar Pal*, 1, pp. 22-23 (1938) ; 2, pp. 120-126 (1938) ; 3, pp. 190-194 (1939). — *Sav*, 18, pp. 68-70 (1941) ; 19, pp. 55-58 (1941).
(4) *Feiz ha Breiz*, 3-4, 1941, pp. 35-36 [34-35].

taolfe al labour-se frouez avat n'eo ket a-walc'h embann ròllou hir a c'heriou, ret eo ma vijent keñveriet etrezo, keñveriet gant ar stummou dastumet er geriaduriou, ouz ar re a zo anavezet e krennvrezoneg, h. a., da lavarout eo e rankont dont da zanvez-studi.

Eul labour bet dilezet kalz muioc'h eget studi ar geriadur eo hini an distagadur. Ret eo d'imp soñjal adalek bremañ koulskoude er pez a zle beza distagadur ar brezoneg pa vo deut da veza yez ar skoliou ha yez an dud desket. A-vec'h mar deo bet boulc'het al labour betek-hen gant *Distagadur ar Brezoneg* Roparz HEMON (5) ; ha diazezet eun tammig re marteze war zoare distaga Bro-Leon.

Karout a rafen studia amañ war-lerc'h, e doare berr, eur gudenn a bouez bras o tenna da zoaredistaga reiz ar brezoneg : hini ar c'hemmaduriou na vezont ket skrivet. Damwelet en deus J. Konan ar gudenn pa skriv :

« *Goude HO hag HE : F a zeu da veza FF, L a zeu da veza LL.* »

Souezus-bras e kavan ne vefe bet merket an dra-se e yezadur nag e levr-deski brezoneg ebet, zoken el labouriou kloka evel e yezadur tregeriek an ao. Clerc. Eun darvoud eo koulskoude hag a vir d'ar brezoneg e zoare d'ezañ e-unan. Ne lavaran ket e tlefed c'hoaz terri penn ar re a zo krog da studia ar brezoneg gant rummadou nevez a gemmaduriou. Hogen, dleet-mat eo d'ar re o deus studiet e gwirionez ar yez, gouzout ez eus seurt darvoudou.

(5) Gwalarn, Brest, 1928, 32 bajenn, skrid brezonek ha gallek. Ar skrid gallek a zo bet advoulet hep kemm da heul *Grammaire bretonne* an Oberour, Brest, 1941, pp. 79-96.



N'eo bet studiet betek-hen ar c'hemmaduriou nemet e-keñver an doare-skriva. Fellout a ra d'in amañ war-lerc'h teurel eur sell warno e-keñver an doare-distaga.

Diazezet eo ar studiadenn-mañ :

— war ar pez am eus gellet deski diwar-benn distagadur ar brezoneg amañ hag ahont.

— ez resisoc'h, war zoare-distaga al lodenn-se eus Kerne a zo da dosta ouz Leon (kanton Daoulaz) (6).

DIAZEZ.

Er skritur n'eus o kemma nemet ar c'hensonennou-mañ : G, B, D ; K, P, T ha M.

En distagadur *n'eus kensonenn ebet ha na gemmfe ket.*

(6) Daoust m'eo heñvel a-walc'h ar geriadur ouz hini rannou tosta Bro-Leon, ez eo an doare-distaga ha dreist-holl an doare-tonia disheñvel-bras, kement ma'z eo aes-tre anavezout eul Leoniad netra nemet ouz e glevout o komz, hep kompren zoken ar geriou. E-keñver an distagadur, setu ar c'hemmou penna a c'hoarvez en eun taol krenn : *ae* distaget *ea* e Leon, *ê* e Kerne (*laez, maez, Kêr*, h. a). *ao* distaget *ao* e Leon, *ô* e Kerne (*aotrou,*
*glao, fao*, h. a). *ya* distaget *ïa* e Leon, *ya* e Kerne.
Ar c'hemmou all, steuziadur ar *z* e geriou evel *nevez* a zo
a nebeut a-walc'h a bouez dre ma ne c'hoarvez ket en eun
taol-krenn : geriou a zo ma kouez enno, geriou all ne ra ket.
Evelse e vo distaget *gwez* gant *z* betek ar Faou.
Eur skouer all diouz an diaesteriou a c'hoarvez e studi an distagadur a roin amañ. En diou barrez a anavezan ar gwella (Lopero'hed ha Dirinon) ez eus pevar doare da vihana da zistaga ar ger skrivet *buoc'h* pe *bioc'h* er yez lennegel : *buc'h, bioc'h, bèoc'h, beùc'h* (gant *è, eù* ec'h arouezian *e* hag *eu* distaget dre ar gorzailhenn evel er geriou *berr* ha *meurz*). Hevelep tra evit ar ger *peoc'h* distaget *puc'h, pioc'h, pèoc'h* ha *peùc'h*. Liester *buoc'h* a zo atao en *-ed* ha reiz : *buoc'hed*. *Buoc'henned* a vez graet eus buoc'hed bras. *Saout* a zo eur ger disheñvel o talvezout kement ha « chatal-korn ».

A-barz urzia ar c'hemmadurioù ez eo ret-mat d'imp eta studia ar c'hensonennou.

## AR C'HENSONENNOU.

Bez e c'heller o ranna etre pemp rummad :

A. KENSONENNOU-TARZ. — Teir anezo a zo kreñv : K, P, T ; teir all a zo blot : G, B, D.

Dre gemmadur e vlota an teir genta en teir all : *karr*, e *garr* ; *penn*, e *benn* ; *ti*, e *di*.

B. KENSONENNOU-C'HOUEZ. — Pemp kreñv a zo anezo : C'H, H, F, S, CH. N'eus nemet teir vlot : V, Z, J.

A zo muioc'h : ne vez ket aroueziet dre F-V, S-Z, CH-J ar c'hemmadurioù a c'hoarvez gant al lizerennou-se (7) hag a zo merket mat en distagadur. P'hor bo c'hoant, el labour-mañ, lakaat e vez graet ar c'hemmadur, e lakaimp eur steredennig dirak al lizerenn vihan :

*C'hoant*, *e *c'hoant* ; — *hent*, *e *hent* ; — *forc'h*, *e *forc'h* (8) ; — *sac'h*, *e *sac'h* ; — *chadenn*, *e *chadenn*.

Distaget tost heñvel e vez **c'h* ha *H* ; **h* er c'hontrol a zo diglev krenn.

K. KENSONENNOU-FRI. — Peder a zo anezo : M, N, GN, NG (er ger *fank* da skouer). Ne vez kavet an diou lizerenn ziweza-mañ nemet e korf eur ger. *M* a zo d'ezi kemmadurioù a-ratoz : trei a ra e *V* dre

(7) E-kerz an XIX[vet] kantved e veze skrivet peurvuia ar c'hemmadur S-Z hag CH-J.

(8) Kreñvoc'h eun distera eo **f* eget *v*.



vlotadur. Evit *N* e vlota ivez d'eur son **n* : *neiz*, e **neiz*.

D. KENSONENNOU LINKUS. — Teir anezo : LH, L ha R. N'eus ger ebet o kregi gant *lh*. Dre vlotaat e teu *L* da **l* ha *R* da **r* (pe *LL* da *L* ha *RR* da *R*, ma kemeran doare-arouezia J. Konan) (9).

E. HANTER-VOGALENNOU. — Diou anezo : W ha Y. N'eus nemet ar ger *war* a grogfe gant *w*. Er geriou o kregi gant Y e c'hellfed merka eur c'hemmadur dispis a-walc'h : *Y* — **y* : *yar*, *e *yar*.

Chom a ra ganimp da deurel evez ouz kemmadurioù ar geriou o kregi gant G, B, D. Er skritur e tro al lizerennou-se da C'H, V, Z. Ar C'H a zo anezañ eur **c'h* blot : *gar*, *e *c'har*. *V* ha *Z* a zo eun tammig blotoc'h eget **f* ha **s* (nemet ha bez' e vije hepken eun doare all d'o arouezia).

Taolet e vo evez mat n'eus ket a c'heriou brezonek o kregi gant *V*, *Z* ha *J*. Ar re a gaver a zo geriou gallek livet e brezoneg hag er geriou-se zoken eo techet al lizerenn genta da drei en eul lizerenn all : *voulouz*, *boulouz* ; *voti*, *boti* ; *valizenn*, *malizenn* (10).

Daou c'her a bouez a zo koulskoude o terri ar reolenn-se evit ar *v* : *va* ha *vi*. Diaes a-walc'h eo displega penaos e kaver enno ar *v*-se (11). Ret avat lavarout e kaver ivez stummou all : *ma*, *u*(*i*).

(9) Keñveria e kembraeg ar c'hemmadurioù *LL-L* ha *RH-R* (ABEOZENN : *Yezadur Berr ar C'hembraeg*, Gwalarn 51, p. 15).

(10) ARVOR, niv. 26, 1941, p. 2, bann 2 : *Malizenn, Boulouzenn, Kazetenn*.

(11) Kemend-all a c'hoarvez gant ar c'hembraeg *fy*. Marteze e c'hell beza aze levezon eur c'hemmadur koz (evel *zoken* evit *a so ken*, *a zo* o veza lakaet atao e-lec'h *a so*). Ar stumm *vi* a c'hell beza diouz eun treuzfurmadur evel *Youenn* diouz *Ewan*.

E rannvro Zaoulaz e teu atao lizerenn genta ar geriou e *J* o tont diouz ar galleg da veza distaget *CH* : *Chakez, Chob, chardin, chaved, cheletenn, chod* ha neket *Jakez, Job, jardin, javed, jeletenn, jod.* Eun direizder a bouez hepken : *Jezuz,* ha c'hoaz e vez distaget *Chechus* pa zeu da veza eun estlammadenn.

Bremañ e c'hellan merka marteze perak, d'am meno, eo tremenet J. Konan e-kichen kudenn ar c'hemmaduriou hep he gwelout penn-da-benn : dre ma vez graet e Treger ar c'hemmadur er geriou o kregi gant C'H, S ha F zoken pa n'eus lec'h ebet d'hen ober, e penn al lavarenn da skouer pe en eur ger e-unan : **forc'h, *sant, *chapel* e-lec'h ma tistager amañ *forc'h, sant, chapel.* Ac'halese an niver bras a lizerennou *z* ha *j* a gaver er skridou koz a rannyez Treger. War ar poent-se ne zle tamm ebet ar yez unvan heulia skouer Tregeriz. Er c'hontrol, derc'hel a ra ar re-mañ mat-tre d'an *H.* D'ar *C'H* n'ouzon ket.

Eur rummad kemmaduriou all a zo avat a zo a bouez teurel evez outañ : hini ar c'hemmaduriou dre c'houeza. Hag amañ eo e vo kavet ar c'hudennou diaesa da ziluzia e-keñver an distagadur.

Goude *HE* da skouer e tro K, P, T e C'H, F, Z : *karr, he c'harr ; penn, he fenn ; tad, he zad.* Ar C'H-mañ a zo blotoc'h eget ar *c'h* a gaver e *c'hoant,* hogen kreñvoc'h eget an hini a gaver en *e c'har.* Hen arouezia a raimp *C'H, eul lizerenn vras gant eur steredennig. En hevelep doare an *F a gaver a zo kreñvoc'h eget **f* en *e fri,* hogen gwanoc'h eget *f* en *ho fri* (hen arouezia a vo gellet ivez PH) ; ar *Z a zo kreñvoc'h eget *z,* hogen



blotoc'h eget *s.* An TH koz eo ar *Z-se ha dalc'het en deus d'e son reiz en eul lodenn vat eus Bro-Gerne. Eur c'holl mantrus e vefe e lezel da vont da gemmeska gant *Z.*

Eur c'hemm heñvel a c'hoarvez gant al lizerennou F, S, H, C'H. Er rannvro-mañ n'eo ket kalz kreñvoc'h *F, *S, *H, *C'H e geriou evel *he foenn, he sac'h, he hent, he c'hoant* eget ne deo **f, *s, *h, *c'h* e geriou evel *e foenn, e sac'h, e hent, e c'hoant.* Hogen ne gredan ket e vije e pep lec'h heñvel hag eun enklask a vije mat ober war ar poent-se.

Eur rumm kemmaduriou all a zo c'hoaz : ar c'hemmaduriou dre c'houeza, goude *HO* da skouer. N'en deus ket a bouez e-keñver ar pennad-mañ o veza ma ne c'hoarvez nemet gant kensonennou-tarz : G, B, D a dro e K, P, T (12).

Fellout a ra d'in koulskoude menegi amañ eur c'hemmadur hag a vez graet e bro Zaoulaz, daoust ma ne gredan ket e vije ledet a-walc'h evit beza degemeret er yez skrivet : ar M a dro e F : *ho mab, d'az mamm* a vo distaget : *ho fab, d'a(z) famm.*

## IMPLIJ AR C'HEMMADURIOU

Setu petra e teu neuze da veza lezennou ar c'hemmaduriou :

A) Kemmaduriou dre vlotaat :

| K | P | T | G | Gw | D | M |
|---|---|---|---|---|---|---|
| G | B | D | C'H | W | Z | V |

(12) E Bro-Dreger, anat eo, e kreñva ar c'hensonennou-c'houez bet blotaet hep abeg e penn kenta eur ger : *ho fri, ho sac'h, ho jod (ho chod).*

| F | S | H | C'H | CH | L | N | R |
|---|---|---|---|---|---|---|---|
| *f | *s | *h | *c'h | *ch | *l | *n | *r |

1. C'hoarvezout a ra ar c'hemmaduriou klok :

*a*) goude ar geriou-perc'henna ha raganoiou-gour *da* hag *e*.

*b*) goude eun nebeut geriou : *a* (rannig hag araogenn), *aba*, *da*, *daou*, *diou*, *dindan*, *diwar*, *dre*, *eme*, *endra*, *en em*, *en eur*, (*an*) *hini* (gwregel), (*an*) *holl*, *na*, *ne*, *pa*, *pe*, *seul*, *unan* (gwregel), *re* (rakverb), (*ar*) *re*.

Teurel evez ec'h echu an holl c'heriou-se gant eur vogalenn pe *l*, *m*, *n*, *r*.

*k*) en eil lodenn eul liesger goude eur rakger oc'h echui gant eur vogalenn pe *l*, *m*, *n*, *r*.

*d*) en anoiou-gwan goude an anoiou :
— gwregel unan
— tud gourel lies
— gwazed divoutin
} oc'h echui gant eur vogalenn pe *l*, *m*, *n*, *r*.

Amañ, evel e rannvro Berroz, e kemm ivez an eil ano-gwan pa ne vez netra o virout. Ouspenn-se ne gemm ket *l* pa echu ar rann araok gant *l*, *n* pa vez *n* dirak ha *r* pa vez *r*.

2. Goude ar ger-mell e vez klok ivez ar c'hemmaduriou (nemet D/Z na vez ket graet, ha L, N, R na gemmont ket dre ma vez atao *al*, *an* pe *ar* dirazo) :

*a*) en anoiou gwregel unan.

*b*) en anoiou-tud gourel lies (nemet ar re a zo o liester en *-ou*).

*k*) en anoiou-gwan en derez-uhel hag en niverennou-peLvedi implijet o-unan er stumm gwregel.

*d*) en niverennou-pegementi implijet o-unan.

3. Ne c'hoarvez nemet ar c'hemmaduriou-mañ :

| G | Gw | B | D |
|---|---|---|---|
| C'H | W | V | Z |



goude :

*a*) *ez*, rannig ar rakverb.

*b*) en eil lodenn eul liesger goude eur rakger oc'h echui gant eur gensonenn estr eget *l*, *m*, *n*, *r*.

*k*) en anoiou-gwan goude an anoiou :
— gwregel unan
— tud gourel lies
— gwazed divoutin
} oc'h echui gant eur gensonenn estr eget *l*, *m*, *n*, *r*.

4. Goude E (rannig), MA hag O (stagellou) e c'hoarvez an hevelep kemmaduriou nemet e tro D e T ha neket e Z.

B) KEMMADURIOU DRE GRENVAAT.

Goude HO, EZ, AZ e c'hoarvez ar c'hemmaduriou-mañ :

| G | B | D |
|---|---|---|
| K | P | T |

K) KEMMADURIOU DRE C'HOUEZA.

| K | P | T | F | S | H | C'H |
|---|---|---|---|---|---|---|
| *C'H | *F | *Z | *F | *S | *H | *C'H |

1. C'hoarvezout a reont :

*a*) goude *va*, *he*, *o*.
*b*) goude *am*, *em*, (13), *tri*, *teir*, *pevar*, *peder*, *nao* (14).
*k*) e lavarennou a zo (*daou c'hant*, *sul Fask*, h. a).

2. An hevelep kemmaduriou nemet P ha T a

| P | T |
|---|---|
| *F | *Z |

(13) N'am eus ket diforc'het *am*, *em* dre ma'm eus klevet atao ober ar c'hemmadur P/F war o lerc'h. Ha reiz eo a gredan.

(14) Goude an niverou-se eo deut diresis-tre ar c'hemmaduriou da veza er yez komzet. Er rannvro a anavezan e vo lavaret *tri garr*, hogen *tri c'harrad*. Hen displego neb a garo !

c'hoarvez goude ar ger-mell :

*a*) en anoiou gourel unan.
*b*) en anoiou lies nemet an anoiou-tud gourel.
*k*) en anoiou-gwan en derez-uhel, en niverennou pegementi ha petvedi dirak eun ano.
*d*) en anoiou-gwan en derez-uhel hag an niverennou petvedi implijet o-unan er stumm-gourel.

DA GLOZA : *ar gensonenn H.*

Evelse 'ta n'eus ket a lezenn disheñvel e-keñver distagadur al lizerenn *h* : distaget e tle beza bep gwech ma n'eus ket a gemmadur, ha diglev e tle beza bep gwech ma 'z eus kemmadur dre vlotaat.

Ar skoueriou roet gant J. Konan evit rannvro Berroz na heuliont ket atao koulskoude al lezenn-se : evelse *brenn-heskenn, eur wenojenn hir, a-hed an noz* na zlefe ket an *H* beza klevet enno. Marteze ivez eo re dechet Tregeriz da lakaat *h* e-lec'h ma n'eus ket anezo, oc'h ober ar c'hontrol eus Leoniz ha n'eus mui *h* ebet ken neblec'h evito. Ret e vefe evit barn ar poent-se ober eun enklask en eur vro all ma tistager mat an *h*, e kreiz Kerne da skouer.

*Ar gensonenn CH.*

Al lizerenn-se, nevez a-walc'h e brezoneg (15), na seblant ket heulia ken piz hag ar re all reolennou ar c'hemmaduriou evel m'int bet displeget a-us.

Er vro-mañ da vihana ne vez ket graet ar c'hemmadur *ch* —**ch* goude ar ger-mell : *ar chapel, ar chadenn* ; hen ober a vez graet avat goude *da : da *chapel, da *chadenn.*

D'am meno e vefe mat degemer ar c'hemmadur

(15) Sellout ouz SAV, niv. 17, pp. 66-68 : *Iaktimagus, Ar son CH hag ar ger CHADENN.*



evit distaga ar yez unvan ha lavarout *ar *chapel, ar *chadenn.* Setu dres ar pez a ra Tregeriz ha Leoniz (betek skriva *ar japel, ar jadenn*), hag ar reiz a zo ganto sur a-walc'h.

*Ar gensonenn G.*

*G* he deus poan ivez oc'h heulia reolennou ar c'hemma, dreist-holl er geriou nevez deut er yez : evelse e vo lavaret *eur gar* (hent- houarn) tra ma vo lavaret *eur c'har* (ezel). Lavaret e vo ivez *ar greg* hag e Bro-Gerne e lavarer atao *eur goz* e-lec'h *eur c'hoz*, eur ger ha n'eo ket nevez deut e brezoneg koulskoude. Goude *diou* e vo graet ar c'hemmadur : *diou c'har, diou c'hreg, diou c'hoz.*

*Ar strolladou* GWL, GWR.

A-bouez e vefe sur a-walc'h sevel eur roll eus ar geriou a zo enno ar soniou-se ha n'int ket ken kollet ha ma 'z int bet lakaet da veza war skouer Bro-Leon.

Setu eur skouer all c'hoaz a dennan eus « Itron Varia Garmez » Drezen (16) : « *Lij vloagen, e vamm, a echue skaota* ». An ano a skriver « Gloagen » a vefe *Gwlagen* eta e stumm reiz. Brizeug a lavar ivez (17) : *pa ra glao e vleb.* Ha lec'h ar *v* (evit *w* e Kerne, dirak *e* hag *i*) a verk spis eo *gwlep, gwreg, Gwlagen* ar stumm reiz ha neket *gloep, groeg, Gloagen,* h. a. evel ma vezed techet d'o skriva hervez doare-skriva ar galleg.

F. KERVELLA.

(16) Gwalarn 92, p. 8.
(17) *Telenn Arvor, Furnez Breiz,* mouladur Gwalarn, Brest 1929, p. 66.

# STAD AR YEZ

gant Loeiz ar Floc'h

1° *Abaoe pegoulz emañ ar brezoneg o koll tachenn en ho parrez ?*

Pell amzer 'zo emañ ar brezoeng o kemer eur stumm gallek. Gwelout a reomp levriou daou-c'hant vloaz skrivet enno geriou hanter-c'hallek ha hanter-vrezonek. Hogen, abaoe m'eo kroget an treniou da redek dre ar vro, ar brezoneg a zo krog da dec'hout diouti. Kalz Gallaoued a zeu en hor bro da gen-werzi ; ar Vretoned ivez, abaoe ma ruilh an treniou, a vez o kenwerzi e Bro-C'hall, hag a-nebeudou e tegasont e Breiz ar galleg da heul o marc'hadourez. Pa zeu an hañv, kalz Gallaoued a zeu da welout hon aodou hag ivez hor meneziou kaer. An treniou eo o degas d'eomp gant o galleg, ha ni, a-nebeudou, a gemer plijadur o komz o yez hag, ar pez a zo gwasoc'h, oc'h ankounac'haat hag o tilezel hon hini a-grenn. Evel-se, war hon aodou dreist-holl eo e welomp ar brezoneg o koll tachenn.

2° Al lezennou evit ar skoliou, graet gant Jul Ferry er bloavez 1881, a zo bet eur mestaol evit ar brezoneg. Diwar neuze eo bet ret kas ar vugale d'ar skoliou da zeski galleg, ha desket o deus, ha gwell a se !... rak ret eo gouzout ar galleg e Breiz. Hogen, mar deo ret hizio muioc'h eget biskoaz da bep Breizad gouzout galleg mat, n'eo ket ret evit-se lakaat ar



brezoneg dindan an treid. Ha setu koulskoude ar pez n'o deus ket meizet an darn vrasa eus ar Vretoned. Ar re-mañ, p'o deus desket eun tamm gallegsaout er skol, o deus kavet o yez eun dra dister, hag ar galleg eun dra uhel, ha setu m'o deus dilezet ar brezoneg evit kemer ar galleg. Dreist-holl ar re anezo a ranke mont d'ar c'hêriou da c'hounit o bara.

3° Goude Jul Ferry, Komb koz en deus ivez klasket mirout ouz hor beleien da brezeg ha da ober katekiz e brezoneg. Eun taol baz en dour eo bet e c'hourlezennou hag e c'hourc'hemennou. Ha sur oun n'en deus graet Komb nemet vad d'ar brezoneg, rak goude e c'hourc'hemennou, ar Vretoned wirion a zo kroget gant muioc'h a galon eget diagent da zeski ha da gomz o yez a-vepred.

4° *Perak e koll ar brezoneg tachenn en ho parrez ?*

Bremañ an dud dre-holl o deus muioc'h pe nebeutoc'h a zeskadurez. Bet int er skol betek trizek ha zoken pevarzek vloaz, ha, ret ha ma ve, o deus desket ar galleg. E-pad ar skol ne deus bet etre o daouarn nemet levriou gallek, hag, a-nebeudou, ar vugale-se a zo deut da garout o levriou, d'en em voaza diouto, da ober diouto traou ret o c'haout. Dre-se, dreist-holl er c'hêriou bras ha bihan, ar vugale, boas abaoe ma 'z eus anezo da vaga o spered gant traou gallek, o deus komzet e galleg ha netra ken. Er skol zoken, ha goude, o deus kavet evit didui o spered kazetennou ha skeudennou marellet brao, holl e galleg ! Boued gallek a gavont da brena, ha tamm boued breton ebet evit maga o spered. Boas abaoe e vugaleaj d'en em vaga gant bara gall, ar bugel breton ne diz ket tañva bara ar vro. An tre-

niou a zegas da Vreiz bemdez eus a Bariz sac'hadou magadurez-spered gall evit ar Vretoned ! Penaos herzel outo ?... Penaos chom hep kemer ar vagadurez-spered-se, pa na gaver netra er vro, pe koulz lavarout netra ? Ouspenn, ar Vretoned a zo o sevel ne c'houzont netra en holl eus o bro Vreiz ! Ne deus desket netra d'ezo diwar he fenn er skoliou bihan ! Penaos o defe karantez evit eur vro ha n'anavezont ket anezi tamm ebet ? Ha koulskoude pa na vez ket ar garantez-vro er galon oc'h ober maen-diazez, netra vreizat er galon-se ne chomo start enni, hag ar yez hec'h-unan a nijo diouti. Evel-se e welomp kalz a Vretoned o tilezel o yez, evel ma tilezer eun dra goz, eun dra distummet, eun dra ha na lavar mui netra d'ar spered na d'ar galon.

5° *Penaos e koll ar brezoneg tachenn en ho parrez ?*

A drugarez Doue, em parrez ar brezoneg ne goll ket nemeur a dachenn. An holl a oar brezoneg nemet eur mestr-skol deut eus ar C'hreisteiz da skoliata bugale va farrez. Hogen ar brezoneg n'emañ ket e pep lec'h er penn uhela evel m'emañ e Bodiliz. Ha setu amañ, d'am meno, penaos e koll tachenn e kalz parreziou.

Ar parreziou a zo tro-dro da Vrest a gaver enno muioc'h a C'hallegerien eget na gaver er re a zo pell diouz ar gêr vras-se. Brest a lakaan heñvel ouz eun tour-tan gall hag a daol dioutañ bannou tan gall tro-dro d'ezañ. E Boharz, e Gouenou hag e Gwipavaz, er bourc'hiou da vihana, ne glever mui eur gêr brezonek, hag ar merc'hed a venn ruzia pa gomzer outo e yez o zadou. Evel mez o deus, evel heug zoken ouz



o yez. E Kerber ne brezeger mui e brezoneg, ha n'eus mui nemet diou pe deir gwrac'h koz o kofes e yez o bugaleaj. Dre ma pellaer diouz Brest, ar sklêrijenn c'hall-se, ar brezoneg a sked muioc'h-mui er bourc'hiou.

2° An dud e Breiz, dre ma welont penaos emañ an traou er c'hêriou, a zo techet da ober er gêr an traou a welont kêriz oc'h ober. Dre-se, tud ar bourc'hiou a zo troet da zezrevell ar vourc'hizien, koulz en o yez evel en o gwiskamantou. Ar merc'hed, dreist-holl en hor bourc'hiou bihan, me 'lavar ar pennou skañv anezo, a zo troet gant stumm mezus gwiskamantou Paris, hag ar re-se ivez eo a gavomp da genta o skopa war yez o zadou. Al lorc'h ha netra ken eo a zo o poulza tud ar bourc'hiou da zilezel yez o c'havell. Ya, yez o c'havell a lavaran, rak ar vourc'hidi holl, koulz e Gwipavaz evel e Bodiliz, a oar brezoneg, met « ar c'hiz » a zo muioc'h e Gwipavaz eget e Bodiliz da gomz e galleg, ha gouzout a rankomp, « ar C'hiz » a rank beza heuliet !... goude ma vez eur c'hiz iskis. Evel-se, a-nebeudou, ar c'hiz en em sil eus ar c'hêriou bras er bourc'hiou, hag eus ar bourc'hiou ar c'hleñved en em skign betek mont da daga tiegeziou pinvidik eus ar parreziou bihana. Em parrez ne deus mui eus ar chas klañv-se, ha r'hor miro Doue diouto ! Rak, e gwirionez, perak komz e galleg en eun tiegez hag a oar an holl ar brezoneg ennañ ? Peseurt vad he deus graet Bro-C'hall da Vreiz, evit ma ve ken douget ar Vretoned da gomz yez ar C'hallaoued ?

6° *A-berz piou ha petra emañ ar brezoneg o koll tachenn en ho parrez ?*

Kalz traou am bije da lavarout amañ, ha diverra kaoz a rankin. Kalz a dud a zo kablus, ha mar demañ hizio ar feiz hag ar yez gwall daget, ar re o devoa ar muia ar garg d'o mirout eo o deus roet eun taol skoaz evit o foulza d'an harlu.

Al leanezed a c'hell mont war bennou o daoulin da lavarout « meâ kulpâ ». Ha perak 'ta ? Gant o c'henteliou katekiz o deus silet er merc'hed pinvidik fiziet enno heug ouz an tiekaat, heug ouz o bro, heug ouz o yez. Eur vamm am eus anavezet, bet en eur gouent e Montroulez er skol. Pa voe deut d'ar gêr da di he zud ne ouie mui ar brezoneg, hag ouz he bugale biskoaz n'he deus komzet e brezoneg. Moarvat er gouent he devoa desket disprizout yez he zadou. Spontus eo al lorc'h, an trouc'had lorc'h a zeu eus ar c'houentou gant ar merc'hed o deus bet ar gwalleur da dremen enno eun daou pe dri bloaz ! Pep tra a vez desket d'ezo eno, zoken kasaat ha disprizout o yez.

Ar veleien e Breiz, eur poent 'zo bet, a oa yez Breiz etre o daouarn. Siouaz ! atao o deus bet nebeut-tre a aked evit ar yez-se, ha soñjal a ran na ouient ket 'oa ar brezoneg hag ar feiz breur ha c'hoar e Breiz. An darn vrasa eus beleien Breiz n'o deus biskoaz roet skouer-vat d'an dud na poulzet ar Vretoned an distera da gomz o yez a-vepred. Kenetrezo ne gomzont nemet e galleg, hag ar seurezed, al leanezed a zo atao o wriat war an hevelep torchenn ganto pa vez meneg da zismantra e kalonou ar Vretoned ar garantez evit ar brezoneg. Hizio c'hoaz, ar veleien goz n'eo ket dre garantez evit o bro hag o yez eo e prezegont e brezoneg, met dre ma c'houzont ez eo ret d'ezo implija ar yez-se evit



kelenn an dud. Eur wellaenn a zo evelato e-touez ar veleien yaouank ha poent eo hopal harz ar bleiz gall, a-raok ma vezo deut a-benn da zismantra yez karet hon tadou.

Ar seurezed, ar mestrezed skoliou kristen ne gomzont war ar maeziou nemet ar galleg, daoust ma c'houzont ar brezoneg, hag en doare-se e roont ol d'an dud diwar ar maez da gomz ar galleg evelto.

Piou a zo o hada war ar maeziou yez Bro-C'hall, nemet ar veleien hag ar seurezed ? Perak dre-holl e welan gitoniou gall, kaer ha mat a-dra-sur, met kalz gwelloc'h ma vefent e brezoneg. N'eo ket diaesoc'h lakaat war eur giton pe war eur banniel « *Santez Anna, pedit evidomp* » eget n'eo merka « *Sainte Anne, priez pour nous* », « *Hommage des jeunes filles de... à leur patronne* », a welen en deiz all skrivet war eur banniel. Ha perak e galleg, en eur barrez diwar ar maez, « *tronc pour la sainte Enfance* », « *Une retraite pour Tiers-ordre* », « *Jésus tombe pour la première fois* » ? Va Doue ! Va Doue ! hag a draou gall !... hag e ve aes ober diouto traou breizat, mad an holl, ma vefe e kalonou ar veleien eun tamm karantez evit Breiz.

*7° A-berz petra emañ ar brezoneg o koll tachenn en ho parrez ?*

Gwechall, pa oan yaouank, e welen gant an dud en ofisou levriou brezonek, *Levr ar Briz, Melezour an Eneou, Hent ar Baradoz,* ha kalz a levriou all skrivet holl e brezoneg, hag a veze lennet en iliz, en ti hag er parkeier pa vezed o tiwall ar saout. Hizio petra'welan, nemet « *Paroissien très complet, Missel ha vespéral* » ? Al levriou-se a zo mat, met

siouaz ! n'int ket intentet gant an holl, ha ne roont ket d'ar Vretoned eur boued breizat evit o spered. Perak, peogwir ez eus hizio levriou skrivet e brezoneg reiz, ne ali ket start ar veleien an dud da vont d'an ofisou al levriou-se etre o daouarn ?

Hiziò ar Vretoned holl a oar eul lastez galleg, ha gant lorc'h e lennont kazetennou gall. Unan bennak e-touez ar Vretoned a intent mat ar c'helaouennou-se, met an darn vrasa a intent alies pig e-lec'h bran, ha setu ma reont diouz ar big, pa rankfent ober diouz ar vran. Ret eo, eta e vefe en hor Bro kelaouennou skrivet e brezoneg fraez ha skrivet penn-da-benn e brezoneg, evit ma c'hello ar Vretoned entent mat ar gwirioneziou war an traou grevus a dremen er vro.

Ar c'helaouennou skrivet e galleg a ra eta kalz droug d'ar Vretoned ha d'ar brezoneg, ha lavarout a c'hellan ez int freilhou evit peurgas d'an traoñ yez hon hendadou.

8° *Penaos diarbenn an droug euzus-se ?*

Nebeudik a reomp ha kalz hon eus da ober.

Poent ha poent bras eo d'eomp sevel skloturiou uhel da enebi ouz mor ar galleg a zo war-nes beuzi ar brezoneg.

Ar garantez-vro, maen-diazez ar voger a dleomp sevel evit se, a zo poent he hada buan-ha-buan dre bennadou Istor Breiz. Pa vezo diwanet ar garantez-se er c'halonou, neuze hor bezo lakaet an douar e ratre da gemer trevadou a bep seurt. Kement den a gar e vro a zo dleet d'ezañ en em lakaat a-zevri da ziwrizienna a-zoare an treuzgeot hag an dreog gall diwanet, siouaz, re stank war dachenn ar brezoneg.



Er penn kenta eus an dud a c'hell hag a dle lakaat ar brezoneg da vleunia kaer er parreziou, emañ ar veleien, dre lakaat ar vugale da zeski katekiz brezonek pa oar ar re-mañ ar yez-se. Ret eo d'ar veleien prezeg e brezoneg, trei e brezoneg al liziri degaset d'ezo gant an eskob da lenn d'o farrezioniz. Kofes an dud a oar brezoneg, nann e galleg, met er yez vrezonek. Ra vezo merket kement banniel ha kement giton a vo en iliz e brezoneg ! Ra vezo skrivet e brezoneg war ar mein-bez, ra vezo roet da anaout e brezoneg ar retredou ! Ra vezo e brezoneg ar c'hannadigou, al levriou a zeu bep miz en hor parreziou, evel « Kannad ar Galon-Sakr », « Breuriez ar Feiz », « Levriou ar bugaleaj santel » hag all ! Al levriou-se a zo eur vagadurez vat evit ar spered hag ar galon, ha derc'hel a reont er Vro ar spered breizat. En deiz-all, e Lokournan, e welen skeudennou kaer o lintra a-dreñv eur werenn vras. Ar skeudennou-se, gwerzet ha deut war-eeun a Baris, a oa livet en Itali ha merket warno yez italianek. Lenn a raen : « *Marie X. a fait sa première communion le 4 juin In Iglezia de... née in Parocchia... le 6 mai anno 1909...* » Foei ! Petra 'ra ar beleg en deus mesket an traou-se e galleg nemet mouga ar brezoneg, yez e dadou ? Ar c'hiz a zo eus ar galleg, a lavaro kalz beleien. Ya, hag ar c'hiz fall eo a zo tremen mall he c'has da get. Warni eo e ranker lopa mort evit lakaat ar brezoneg e lec'h an italianeg hag ar galleg. Klask skeudennou breizat a dle eta ar beleg, pe da vihana skrivet e brezoneg warno. Boued breizat d'ar Vretoned ! Boued gall d'ar C'hallaoued ! Ha setu !

Gwechall ne gaved ket nemeur a levriou brezonek da rei evit priziou d'ar vugale, ha ker e oant,

ar re a oa. Hizio avat n'eo mui heñvel, rak kavout a reer anezo a bep ment, a bep liou hag a bep priz. Bez' ez eus levriou evit lakaat an dud da c'hoarzin hag ivez da ouela, hag holl ez eus enno kenteliou evit didui ha sevel an eneou war-du Doue. Hogen, al levriou-se, niverus hizio, ne raint vad ebet e-keit ha ma chomint da boultrenna etre peder moger e pakadennou. Ret, eta, d'ar veleien rei priziou d'ar vugale ha rei priziou brezonek d'ar re a oar ar yez.

Ar varzed o deus ivez ar garg uhel hag enorus da virout ouz ar brezoneg da goll tachenn er vro, ha ret eo d'ezo soñjal ez eo evito eun dever al labour-se. Ar pez o deus graet a-vremañ a zo nebeut a dra, ha kalz o deus da ober. Darn anezo a soñj n'eo ret tizout nemet ar Vretoned desket, ar gloareien hag ar Vretoned a zo ampart war o yez. Kement-se, a dra-sur, a zo mat, met n'eo ket trawalc'h, rak ret eo rei da bep Breizad ar boued a zere outañ, ar boued na ray ket a zroug d'ezañ hag a ray vad d'e spered ha d'e galon. Darn a soñj n'eo ket ret skriva levriou brezonek evit an dud diwar ar maez, rak ma c'houzont mat ar brezoneg ha ma talc'hint atao mat d'o yez. D'am soñj, eur fazi eo, rak hizio ar yaouankizou, zoken war ar maez, a zo troet da lenn ar galleg, ha ma na gavont ket a draou brezonek, ne lennint, ne soñjint nemet e galleg. Hogen ar boued-spered a rank ar varzed rei d'ar c'houeriad ne dle ket beza heñvel ouz an hini a dleint rei d'an dud desket war o yez, o veza ma 'z eo spered unan anezo troet war an traou a bouez ha spered egile troet war an traou izeloc'h, skañvoc'h. Ar soniou hag an danevellou fentus, an traou o lakay da c'hoarzin a blijo atao d'an dud diwar ar maez ; d'an dud desketoc'h traou al lizeradur, traou a bouez eo a rankont da gaout.



N'eo ket brao, eta, dilezel an dud diwar ar maez, o soñjal na zilezint ket o yez, na ehanint ket da lenn brezoneg dre ma kavont en o c'hêr an *Aviel* ha *Buhez ar Sent* da lenn pa girint. An dud en oad eus hor Bro hag o deus komzet a-viskoaz o yez, a chomo atao feal d'ar yez-se, met ar yaouankizou a zo o sevel ne raint ket evelto ma ne gavont ket peadra da zidui o spered e brezoneg gant traou brezonek.

Ret eo, eta, lakaat da vleunia dre-holl war hor maeziou ar peziou-c'hoari brezonek, ober brezel d'ar peziou gall ha n'o deus ket spered hor bro. Ret eo maga an holl gwitibunan war hor maeziou gant danevellou fentus, ha ret eo ivez d'hor c'hazetennou breton lakaat muioc'h a vrezoneg enno eget na vez graet bremañ. Perak lakaat e galleg al laeroñsiou, an tangwall hag, en eur ger, an traou a anver e galleg « *chronique locale* » ?

Ar c'hêriou, bihan ha bras, a zo enno berniou soniou gallek, deut war-eeun a Vontmartr, ha gwerzet er c'hêriou war ar plasennou hag ingalet war hor maeziou dre ar foariou. Ret eo laza ha laza trumm ar soniou hudur-se dre gana dre-holl soniou fentus evit an euredou hag evit ar mareou all eus buhez an den. Souezet oun o welout e ve lezet lamponed da werza e Breiz, bro gristen, hevelep soniou hudur, mat da saotra kalonou an dud yaouank. Perak er gador ne zifenn ket ar veleien ouz ar yaouankizou prena hevelep lorgnez, pa ouzont ervat na ganer en eurejou nemeto ?

Boued-spered gall a zeu bremañ en hor bro evit ober Gallaoued rik eus hor bugale : « *Fillette* », « *Mode française* », « *Petit Echo de la Mode* », « *L'Epatant* », « *Cri-cri* » ha traou all c'hoaz a gaver

da brena e kement kêr vihan a zo e Breiz. Ha ni ne reomp netra evit herzel outo ! Ar vugale eo a rankomp da dizout ha ne raimp ket, ma na skignomp ket dre-holl hor skridou brezonek, hor skeudennou breizek penn-da-benn.

Al labour a c'hell ar varzed da ober evit herzel ouz ar brezoneg da goll tachenn e Breiz a zo bihan e-skoaz ar pez a c'hell da ober ar veleien ha mistri ha mestrezed ar skoliou kristen. Ar re-se a c'hell bemdez hada a-nebeudou karantez evit o yez hag o bro e kalonou ar vugale fiziet enno. Hogen, ret e vo d'ezo o-unan diskouez skouer-vat d'ar vugale-se, o komz o-unan ar brezoneg hag o tiskouez d'ezo o deus muioc'h a garantez evit bro o c'havell eget n'o deus ouz Bro-C'hall, ha n'eo ket evit eur Breizad nemet eul lezvamm alies fallakr.

LOEIZ AR FLOC'H,
*danevellskrid savet*
*da geñver Bleun-Brug 1925.*



# War-lerc'h sizun geltiek Roazon

Ne gomzin ket er pennad da heul eus al labour vat a zo bet graet evit ar brezoneg e-pad ar bodadennou-studi. Talvoudegez ar bodadennou-se a zeuio dreist-holl diouz an doare ma vo lakaet da dalvezout an divizou bet graet. Menegomp da vihana ne oa bet bodet morse marteze eun niver brasoc'h a dud dare da labourat en eur vodadenn studi dalc'het e brezoneg.

Komz a fell d'in amañ da heul eus an abardaeveziou hag an enderveziou sonerez, koroll ha c'hoari a zo bet bemdez e c'hoariva bras kêr. Kentelius-dreist eo bet an abadennou-se, ma n'int ket bet atao peurvat.



D'ar meurz da noz edo devez ar peziou-c'hoari brezonek. Kinnig a raed d'imp mont da selaou « Ar Melen hag ar Gwenn », hag ar « Gornandoned diweza », oberiet o-daou gant an aotrou Perrot diwar gontadennou-pobl koz, ha c'hoariet gant strollad an « Tan-Noz » eus Landerne. N'hor boa ket bet c'hoaz a du da welout a beziou-c'hoari brezonek abaoe ar brezel. A-raok, e veze barnet peurvuia ar strolladou-c'hoari bep bloaz da geñver goueliou ar Bleun-Brug. Peziou a veze c'hoariet ivez amañ hag ahont dre ar parreziou.

Abaoe ar brezel ne oa bet netra. Ar strolladou

c'hoarierien a oa kouezet. Ha bep gwech ma veze aozet abadennou c'hoari amañ hag ahont, evit dastum arc'hant da sikour ar soudarded prizoniet, da skouer, e veze c'hoariet e galleg, evel ma vez muioc'h-mui a c'halleg en iliz, er c'hatekiz, h. a... Eun niver peziou-c'hoari a zo bet kaset evelato dre ar radio gant strolladou *Gwalarn* ha *Sav*. Mall e oa ganeomp gwelout peziou war al leurenn c'hoari avat.

Gant mall, hag eun tammig enkrez eo eta hon eus gortozet abadenn ar meurz da noz, evit gwelout petra e vefe gouest strollad c'hoarierien nevez Landerne da ober. Lavaromp dioustu n'o deus netra da ober gant *ar Melen hag ar Gwenn*. Distart eo ar pez ha re zister an danvez anezañ e gwirionez, gant eun arvest kenta hag a zo a re.

Disheñvel-bras eo ar *Gornandoned diweza*, ha dres diouz doare beza c'hoariet : an arvest kenta a zo dreist, ha stlakadegou daouarn ar selaouerien o deus hen diskouezet splann. Kalz disteroc'h eo an eil arvest, siouaz, re hir unangomz ar paour kaez sant Kadou, hag e-keit-se an arc'hael Mikael ne ouie ket e pe du trei. Re nebeut a vuhez ivez er Gornandoned. Brasa tamall ober d'an abadenn-c'hoari-se eo eta beza disingal : ken e-keñver an danvez, ken e-keñver ar c'hoarierien. Ar pep brasa eus ar re-mañ o doa c'hoaz ezomm d'en em voaza diouz o micher.

Embreget gant Herri Kaouissin (unan hag a oar c'hoari), ez omp sur da adkavout ar strollad-se gwellaet a galz a-benn eur c'hendalc'h all. Peogwir n'eus koulz lavaret nemet ar strollad-se en e sav bremañ, arabat e vefe war zigarez ebet e zilezel ; hag arabat e vo d'ar c'hoarierien ankounac'haat ez eo dre forz c'hoari eo e teuint da veza gwir c'hoarierien.



Etre an daou bez-c'hoari e kinnigas d'imp Abeozen dek eus « gwerziou » Breiz « melezour ene ar Bobl », kanet gant an it. Mona Pesker hag an ao. Yann Dahouet, ha kempennet ar sonerez anezo gant Andrev Vallee ha Jef Penven. Pegen dudius bennak eo klevout ar gwerziou-se, e oa re añezo : pemp pe c'houec'h a vije bet kaer-tre. Dek a zeue da veza re skuizus.



N'am bezo nemet eun nebeudig geriou da lavarout diwar-benn abadennou gallek ar merc'her hag ar yaou. D'ar merc'her e voe c'hoariet eur c'hoarigan e 4 arvest : « ar Vro », savet ar sonerez anezañ gant Gwi Ropartz war eur skrid gant Charlez ar Govig. Evit eur songarour marteze, e c'helle beza en e vleud o selaou « ar Vro ». Evidoun-me, n'oun ket bet hep teurel re a evez ouz an danvez a zo eus an displijusa, frammet fall ha peurziamzeret evel pep tra graet gant ar Govig.

Disheñvel-bras eo « Sant Tu-pe-du » M. Geistdverfer, c'hoariet d'ar yaou. Amañ ez eus danvez eus ar founnusa. Ha c'hoariet ouspenn gant tud a oar c'hoari. Daou dra koulskoude a c'heller tamall d'ezo : distaga re an holl hervez doare-komz Breiz-Uhel, ha marteze lakaat re a « c'houez » en o c'hoari, kement mañ dreist-holl evit an ao. Remont Andre en arvest diweza. Hogen, ne deo nemet eun doare da gompren ar c'hoari.

Talvoudegez ar pez c'hoari-se a zo merket gant an dra-mañ : tamallerien c'haro ha difennourien galonek en deus kavet. Ma vije bet eun dra a netra,

ne vije ket bet seurt tabutou diwar e benn sur a-walc'h.



« Endervez bras an Arzou-Pobl », d'ar gwener goude kreizteiz eo bet marteze ar c'henteliusa eus an holl abadennou, o veza ma tiskouez d'imp ar c'heñver a zo etre diou rann Breiz e-keñver studi an arzou-pobl, ar c'horoll dreist-holl.

Hanterenn genta ar c'hoariadeg a oa dalc'het gant kanerien ha dañserien Vreiz-Uhel : Botaouerien Foujera, ha Ti-Kaniri Breiz-Uhel, anezo tud bodet eun tammig a bep tu eus ar vro.

Youl vat o doa sur an holl c'hoarierien. Kalz labour o deus c'hoaz avat da gas da benn : kenta tra da zeski evit c'hoarierien eo gouzout an doare da zont war al leurenn, da gregi ha da echui a-gevret, ar pez ne c'hoarveze ket gant ar re-mañ. — An unangomzou, plijus marteze dirak eun toullad mignoned en eur pred-friko pe zoken war leurenn eur patronaj n'emaint ket en o lec'h war eul leurenn-c'hoari vras.

Eun eveziadenn : pegen dister e oa an dañsou kanet. Eun dra zister e vije bet kaout kanerien da heulia, pe neuze beza enskrivet ar son war bladennou ha beza her roet dre uhelgomzer.

An eil lodenn a oa gouestlet da Vreiz-Izel. Daou rummad c'hoarierien a zisplegas dirazomp korollou ar vro : Kelc'h Keltiek Bro-Dreger dindan renadur an itron Galbrun, ha Kelc'h Keltiek Roazon, renet gant an ao. Cairou.

Dioustu e welomp pegement emañ stad an dañsou-pobl uheloc'h e Breiz-Izel eget e Breiz-Uhel.



Dañsou Kelc'h Keltiek Treger a veze degaset en eun doare eeun ha beo-tre gant an itron Galbrun. Ar pez a c'hellfed tamall d'an dañserien eo marteze e oa daou rummad anezo ha ne oant ket boazet a-walc'h an eil ouz egile.

Erfin e teuas Kelc'h Keltiek Roazon, anavezet mat abaoe pell' zo evel bruder dañsou Breiz. Ouspenn eget adsevel dañsou koz en deus graet, o nevezet en deus, ha graet diouto eun dra o tenna e gwirionez da arz ar c'hoariva. Ha kredi a ran emañ aze an hent mat, zoken ma kav d'in ez eo techet lod eus an dañserien da fringal a-wechou re an holl.

Bremañ e karfen lavarout eur ger diwar-benn eun dra hag a vir ouz ar c'horollou-se da veza ken plijus ha ma c'hellfent beza : an dilhadou.

Betek-hen eo bet kemmesket an dilhad n'eus forz penaos, pep hini oc'h en em wiska e-giz ma c'hell hag e-giz ma kar. Evel m'eo bet eeunet ha kempennet, ha nevezet a-wechou an dañsou, e vo ret ivez, abred pe ziwezat eeuna, kempenn ha nevezi ar gwiskamantou. Diaes e vo marteze, marteze e kousto ker. Eun dra ret eo evelkent.

Ret eo teurel evez n'eo ket atao an dilhad pinvidika a ra atao ar brava war al leurenn. Evit an dilhad merc'hed e komzan dreist-holl. Betek-hen eo bet dallet an darn vrasa anezo gant giz Fouenant pe Bont-Aven. Ne c'heller ket dibab eur gwiskamant disteroc'h evit al leurenn. Daoust d'he lufr, ez eo pounner ha digened. Dilhad unvan gant chaliou pe davañjerou unliou ha splann eo a zere ar muia. Eur skouer her roio da gompren : giz Kemper a zo dereat-tre ; dilhad gwenn broudet an hevelep giz, e-giz ma vezont douget da bardon Santez Anna ar Palud da

skouer a zereo kalz nebeutoc'h : pegen plijus e oa ar merc'hed gwisket e giz Baod pe an Oriant gant o c'hoef izel hag o zavañjer bras melen.

Eun dra a zo hag a rank beza merzet : an dañsou deut da veza ar pez a zo bet graet ganto gant Kelc'h Keltiek Roazon ne dint mui dañsou-pobl. N'eus ket muioc'h a abeg eta da zerc'hel d'an dilhad-pobl. Ret eo, — evit an arz, — eeuna, unvani, kemma zoken diouz ret. Ret eo dreist-holl mirout ne vije kemmesket ar gwiskamantou en eun hevelep strollad.

Strolladou a bevar, gwisket pep hini en e zoare, setu marteze an hent da heulia.

Ha derc'hel soñj dreist-holl e tiskouezer korollou, — eun dra da veza arvestet outañ ; — ha neket dilhad kaer — eun dra da veza priziet. Eur wech ma kroger da gemma ar pez a zo eo ret hen ober penn-da-benn, hep aon ebet. Pe neuze, ober studiou gwerinoniez, diskouez an dañsou evel ma vezent dañset, hep kemma, na nevezi, gant ar gwiskamant a zere.

Daou zoare disheñvel a zo da gompren al labour ha d'e gas da benn.

⁂

Eur ger evit echui diwar-benn ar c'hanaouennou : e-touez ar ganerien, ar Poullaoueg, eus Kelc'h Keltiek Roazon, ma ne ganas nemet traou anavezet evel « En tu-all d'ar mor doun », a zo da veza meneget evit e vouez kaer, a ra ma vez dalc'hmat plijadur ouz e selaou.

Diou ganaouenn a glevemp evit ar wech kenta : *Kanenn-vrezel* diwar eur barzoneg anavezet-mat gant Roparz Hemon, savet an ton anezi gant Jef Penven,



ha dreist-holl *Kanenn Dahud*, graet an ton anezi ivez gant Jef Penven. Bamet omp chomet gant ar ganenn-mañ. Ha ne gredan ket fazia en eur lavarout e chomo an oberenn-se beo da viken e-kichen « gwerz Ker-Iz » Olier Souetr ha « Livadenn Ger-Iz » ar Barzaz-Breiz. Ar vojenn-veur he deus awenet ar Vreiziz eur wech muioc'h.

N'oufe beza kaeroc'h danevell da luskellat hor c'hoantou.

D.-K. KONGAR.

# AN TREC'H

E-kerz dek miz kenta ar bloaz 1941 ez eus bet 6 den degemeret en arnodenn an Trec'h Meur, ha 32 o deus gounezet an Trec'h Kenta.

Amañ da heul e vo kavet roll gwiriet an Drec'hourien, renket hervez an notennou o deus bet :

TREC'H MEUR

*A zo bet degemeret gant ar meneg « mat-tre », ha graet d'ezañ gourc'hemennou ar varnerien :*

an ao. Per Heusaff (Kemper, 8-5)

*A zo bet degemeret gant ar meneg « mat » :*

an ao.ao. Yann Vourc'hiz (Kemper, 8-5)
Abel Omnes (Plougouskant, 2-4)

*A zo bet degemeret gant ar meneg « mat a-walc'h » :*

an ao.ao. Y. Thomas-Ravalleg (Roazon, 30-3)
Lucien Chalier (Paris, 29-6)
G. Lemée (Roazon, 31-3)

TREC'H KENTA

*A zo bet degemeret gant ar meneg « mat-tre », ha graet d'ezo gourc'hemennou ar varnerien :*

an dim. Mari L'Anthoen (Lanuon, 20-8)
an ao.ao. Frañsez Debauvais (Roazon, 30-3)
Yann Bargain (Paris, 10-5)



*A zo degemeret ivez gant ar meneg « mat-tre » :*

an ao.ao. Gab ar Moal (Naoned, 22-6)
Charlez Kalenneg (Paris, 10-5)
Alan Raude (Paris, 10-5)
Andreo Gelleg (Kemper, 8-5)
Erwan Kenven (Paris, 10-5)

*A zo bet degemeret gant ar meneg « mat » :*

an ao.ao. Job Morvan (Roazon, 30-5)
Yann al Louarn (Lanuon, 20-8)
Manuel Hemery (Naoned, 22-6)
an dim. Janed Fichet (Paris, 10-5)
an it. Anna Debauvais (Roazon, 30-5)
an ao.ao. J. Fomel (Lanuon, 20-8)
Andreo Kelenn (Brest, 16-6)
Julien Le Doussal (Gwened, 25-7)
an dim. Suzanna Bourdet (Kemper, 8-5)
an ao.ao. Marieg an Toazer (Lanuon, 20-8)
Dr Andreo Rousseau (Naoned, 22-6)
Loeiz Morvezen (Roazon, 30-3)
Alan al Louarn (Brest, 16-6)
Erwan Trañvouez (Brest, 16-6)
Per Loyant (Naoned, 22-6)

*A zo bet degemeret gant ar meneg « mat a-walc'h » :*

an ao.ao. Kolaz Suignard (Paris, 10-5)
Andreo Lajat (Naoned, 22-6)
Marsel al Loureg (Paris, 10-5)
Yannig Koajl (Lanuon, 20-8)
Herri Labey (Paris, 10-5)
Herri François (Naoned, 22-6)
J. Peru (Lanuon, 20-8)
Adrien Allain (Roazon, 31-3)

*A zo bet degemeret c'hoaz :*

an ao. Jakez Queinnec (Roazon, 30-3)

Ouspenn-se ez eus daou ha n'o deus gounezet nemet al lodenn dre skrid.

Ar re a zo o ano a-us ha n'o defe ket bet c'hoaz ar skrid-testeni roet d'an Drec'hourien a zo pedet d'her goulenn ouz an dim. Gourlaouen.

ARNODENNOU DA ZONT :

Evit ma vo gellet prienti an arnodennou da zont, ar re a zo o soñj tremen a zo pedet da gas o ano da OBER en eur lavarout pe hini e vefe ar mare gwella evito.

REOLIADUR AN ARNODENNOU :

Eur mouladur distag eus ar reoliadur bet moulet war niverenn 138-139 *Gwalarn* a zo bet savet. Kaset e vo d'ar re her goulenno. Pedi a reomp dreist-holl kelennerien ar skoliou brezonek da c'houlenn eun nebeut skouerennou.

SKOLIOU DRE LIZER :

Degas a reer da soñj e kendalc'h skoliou dre lizer « OBER » da vont èn-dro. Tri rummad ez eus atao : unan evit ar re a zo o kregi gant studi ar yez, eun all evit ar re a glask tremen an Trec'h Kenta, hag erfin eur skol-uhel evit prienti an Trec'h Meur.

CHOMLEC'H :

Kement tra a sell OBER, ar skoliou dre lizer hag arnodennou an Trec'h a zo da veza kaset d'an dim. M. Gourlaouen, 30, rue de la Corderie, Douarnenez.



L. Dujardin
ha
Gw. B. Kerverziou

# Danvez evit levrlennadurez ar c'hoariva brezonek

ENSAVADUR BREIZ, 1941

---

*Pell emañ al labour-mañ diouz beza klok. Spi hon eus e teuy lennerien* Walarn *d'hor sikour d'e glokaat, d'e spisaat, d'e wellaat. Da lenn e vije holl niverennou* Kroaz ar Vretoned, Dihunamb, Feiz ha Breiz, Buhez Breiz, Brittia, Revue Celtique, Annales de Bretagne *ha meur a zastumad all. Dao e vo kenlabourat. Neuze, kalz a vo souezet o welout pinvidigez ar C'hoariva Brezonek.*

KERVERZIOU.

BERRADURIOU

| | |
|---|---|
| (ALB) | dournskridou meneget gant A. LE BRAS en e levr « Le Théâtre Celtique ». |
| aoz. | aozidigez ; aozer ; aozet (gant) |
| arv. | arvest, -ou |
| *Bibl. Nat.* | Lenndi Broadel Bro-C'hall e Paris (*) |

| | |
|---|---|
| brez. | brezoneg |
| Kv. | keñveria ; keñveriit |
| D. | dournskrid, -ou |
| emb. | embannet (gant) |
| Emb. Gw. | Embannaduriou Gwalarn |
| Gw. | Gwalarn |
| gwerz. | gwerzennou |
| nv. | niverenn, -ou |
| p., pj. | pajenn |
| p.c'h | pez-c'hoari |
| (PLG) | dournskridou meneget gant P. LE GOFF en e levrig « Les Mystères Bretons ». |
| *Rev. Celt.* | « Revue Celtique » |
| S. | sant |
| Sl. | sellout ; sellit |
| Tr. | troidigez ; troer ; troet (gant) |

(*) « Kv. *Bibl. Nat.*, niv. » a dalv : « keñveria an dournskid niverenn , miret e Lenndi Broadel Bro-C'hall ; » diwarbenn an dournskridou-se, lenn *Rev. Celt.*, XI, 389-423.

## 1. PEZIOU-C'HOARI

ABALOR : Sl. Léon LE BERRE.

ABEOZEN : *Donedigez S. Brieg da Vreiz Vihan.* — Skinc'hoari. « Gwalarn », nv. 132, p. 159.

ABGRALL (Marianna) : *Ar C'hornandoned diweza* (tr. e brez. gant an ab. PERROT).

AESC'HULOS : *Prometheus ereet* (tr. DREZEN). — « Gwalarn », nv. 9, p. 68.

id. : *Ar Bersed* (tr. DREZEN). — « Gwalarn », nv. 12, p. 45.



id. : *Prometheus ereet. Ar Bersed.* — « Levraoueg Gwalarn », nv. 6, Brest, 1928 (gant skeudennou Jorj ROBIN ha R.Y. KRESTON ; kentskrid gant Roparz HEMON).

*Agapit (Sant)* : Sl. TRAJEDIOU.

*Alexis (Sand) ; hoari brehonnec.* — D. e kerz Loeiz Herrieu. Warnañ emañ skrivet : « Ur veuhemann e zo bet hoariet er bleieu 1793, 1799, 1821, 1830, 1834 ». Sl. ivez TRAJEDIOU.

ALAN IANN : Sl. Abad Alan LE GOFF.

*Anna (Buhez Sz — ha Sz Emerensiana he mamm)* : Sl. BUHEZIOU.

*Anton (Mister S.)* : Sl. MISTERIOU.

*Aymon (Buhez ar pevar mab)* : Sl. BUHEZIOU.

*Barba (Buhez Sz.)* : Sl. BUHEZIOU, TRAJEDIOU.

BAYON (Abad Job Er) : *En Eutru Keriolet.* — 3 arv. e gwerz. gant tr. c'hallek. Gwened, Lafolye, 1902 (in-18, 113 p). Lakaet e brez. Leon gant an ab. J.M. LE GALL, Brest 1905, 1908, 1923.

id. : *Jozon el Lagouter.* — 2 arv. e gwerz. gant sonerez. Gwened, Lafolye, 1904 (in-18, 126 p.). Lakaet e brez. Leon gant an ao. CARDALIAGUET ; ano nevez : *Job al Lonker*, Brest 1905.

id. : *Barh Sant Guennolé* ; 1904.

id. : *Salaün er Foll* ; 1904. Lakaet e brez. Leon gant an ab. PERROT ; ano nevez : *Salaün ar Foll* ; Brest, emgleo S. Iltud, 1923.

id. : *En ozegañned, hoari farsus en ur loden.* — 1905 ; 1 arv. gant sonerez. Roazon, Simon (in-16, 61 p.). Eil mouladur : Roazon, Simon (in-16, 47 p.). Lakaet e brez. Leon gant an abad J.M. PERROT ; ano nevez « *Ar C'hornandoned.* »

id. : *Sudarded Sant Korneli.* — 1 arv. e gwerz. Gwened, Lafolye, 1906.

id. : *Er Hemener, hoari farsus en ur loden.* — Roazon, Simon, 1908 ; Sonerez gant Th. Decker. Eil mouladur e 1909. Lakaet e brez. Leon gant an ab. J.M. PERROT ; ano nevez : « *Ar c'hemener* », e *Feiz ha Breiz*, 1940, p. 191.

id. : *Nikolazig.* — 5 arv. e gwerz. Rennes, Simon, 1909. Lakaet e brez. Leon gant an ab. J.M. PERROT ; Brest, E.S.I., 1923 (in-12, 120 p.).

id. : *Troieu kam Barnabé.* — An Oriant, Le Bayon, 1911.

id. : *Boeh er Goed.* — Mister diouz an Aviel. Sonerez gant Th. Decker. Montroulez, Le Goaziou. Lakaet e brez. Leon gant an ab. J.M. PERROT ; ano nevez : « *Mouez ar Gwad* », Montroulez, Le Goaziou, 1912 (gant eur dr. c'hallek ; 173 p.).

id. : *Ar en hent de Vetleem.* — Gwened, Lafolye, 1912 ; Sl. *Rev. Morb.*, 1908, pp. 169-179.

id. : *Ar hent er Hadour.* — Mister e 10 lodenn ; tennet eus an Aviel. Gwened, Lafolye, 1913 (in-16, 136 p.).

id. : *Fosfatinn er vateh fin,* — peh-hoari farsus. — E gwerz., 1 arv., gant eun dr. c'hallek. Gwened, Ti-moul. E. Mahéo, 1924.

id. : *Stag er Vuhé.* — 1924 (D. e kerz L. Herrieu).

id. : *Noluen.* — 4 arv. e gwerz., gant an dr. c'hallek. An Oriant, Cathrine, 1924 (82 p.).

id. : *Kado, roué er Mor.* — 3 arv. e gwerz. ; sonerez gant Dom Hervé. Gwened, E. Mahéo, 1924 (36 p.).



id. : *Sant Isidor, labourer.* — 3 arv. ; Gwened, E. Mahéo, 1925.

id. : *Goneri, soudard breton.* — 1927 (gallek ha brezonek)

id. : *Fest en Est.*

id. : *Brauan merh er barriz.*

id. : *La bosse enchantée* (hanter c'hallek, hanter vrezonek).

id. : *Nerh er Fé.*

id. : *Er fri e honid er verh.*

id. : *Kolaz hag e vestr.*

id. : *Le Converti de Notre-Dame.* Eun arv. e galleg. Tr. e brez. Leon gant an ab. J.M. PERROT : « Dizro an dianket : Keriolet », Roazon, Fr. Simon, 1908 (15 p.).

BERRE (Léon Le —, « Abalor ») : *Ar gwir treac'h d'ar gaou, — c'hoariadenn en 2 arvest.* Komzplaen ; Pariz, Le Dault, 1905 (in-16, IV-173 p.). Rakskrid gant an ao. Markiz De L'Estourbeillon.

id. : *Sinatur an eil Testamant.* — Eun arv. e komzplaen. Keraez, Ti-moul. ar Bobl, 1911.

id. : *Ar verc'h he divreac'h mougn.* — Nouel e 2 arv. — An Oriant, 1913.

B.F. : *An eteo Nedeleg.* — « Kannadig Gwalarn », nv. 3, p. 39.

*Bihui* (*Trajedi S.*) : Sl. TRAJEDIOU ; Ab. LE DAIN.

*Bleizi* (*Ar*), *pezig-c'hoari en eun arvest* ; Peziou-C'hoari ar Bobl, nv. 1 (Disano). Ti-moul., 18 str. Paris, Montroulez [1936], — 2 goadengravadur gant R.Y. Kreston.

BORGNE (Guillaume Le —, « Guillam Er Born ») : *Ar spontailleu.* — 3 arv. ; « Dihunamb », An Oriant, 1911.

BOURDELLES (Abad P) : *Pasion an Aotrou Krist.* — Landerne, Ti-moul. Bro-Leon, 1940. Sl. : MAEN-TAN.

BRANGILI (J.) : *Jezuz de Zeuzek Vlé, Trajéris é ter loden.* — « Dihunamb », An Oriant, 1913 ; Sl. : Ab. J. CADOUX.

BRAZ (A. Le) : *Cognomerus et Sainte Tréphine, mystère breton en deux journées.* — Danevell e brezoneg ha tr. c'hallek. Paris, Champion.

BREIZAD (F. Goyen, « — ») : *Fontanella, arvest brezounek.*

BREUDEUR (F.R.) : *Dre ar bugel,* — p. c'h. en eun arvest. Brest, Kaigre, 1906 (in-12, 83 p.).

id. : *Judas,* — 5 arv. e gwerz. Brest, Kaigre, 1906.

BRIENT (Abad L.) : *En Tad Texier, Jezuit. Trajedis é ter loden.* — Gwened, Lafolye, 1935.

BRIGNOUX (Abad F.J.M.) : *Istor ar Mab prodig, lakel dirag an daoulagad e tri arvest ; gant an Aut. B..., persoun L...* Landerne, P.B. Desmoulins, 1853.

id. : *Jozef gwerzet gant e vreudeur.*

BRUNO (Maître Pierre Le) : *Buhez ar pevar mab Aymon,* — D. in-folio 327 p., 1784. Taolennet gant LUZEL, *Rev. Celt.*, V, 320. Emañ e Lenndikêr Kemper.

### BUHEZIOU

*Bue santes Anna a santes Emeransienne he mam.* — In-fol. 133 follenn, 1826. Dastumad La Borderie. Kv. *Bibl. Nat.*, nv. 17, 48, 49 (ALB).

*Vie de Lantecrist et le Varn general.* — In-fol. 174 p., 1799 ; taolennet gant Milin, *Rev. Celt.*, V, 329. Dastumad Vallée. Kv. *Bibl. Nat.*, nv. 57 (ALB).



*Buhez ar Pevar Mab Aymon.* — 1. D. in-fol. 327 p., 1784 ; taolennet gant Luzel, *Rev. Celt.*, v, 320. Emañ e Levrdi-Kêr Kemper. Kv. *Bibl. Nat.*, nv. 35, 47. Sl. Pierre Le BRUNO ; Toussaint Le GARREC (ALB).

2. D. in-folio bihan, 340 p., XVIII[e] ktv. ; taolennet gant Milin, *Rev. Celt.*, V, 328. Dastumad Vallée (ALB).

*Buhez santes Barba dre rym,* evel maz custumer he hoary en Goelet Breiz gant euriou an Itron Sanctes Barba hac he offiçou amplamant. — Montroulez. In Hardouyn, 1647. Sl. Emile ERNAULT.

*Buhez ar SS. Kosman ha Damian.* — 1. *La Vie des Saints Côme et Damien.* — Deizadet « Le 3 avril 1801 ». — E kerz an abad Sélo (Bertelame) (PLG).

2. *Sant Cosman a Damian.* — D. falloc'h eget an hini a-raok. Dastumad Buléon (PLG).

3. *Saints Côme et Damien.* — A zoug : « Fin le dernier jour du mois de février 1853 — Malardé Julien demeurant au village de Locmaria. » Dastumad Buléon (PLG).

*Buhez David.* — D. in-fol. 302 p., XIX-t ktv ; taolennet gant Milin, *Rev. Celt.*, V, 328. Dastumad Vallée (ALB).

*Buhez Sant Garan.* — 1. *Bue an otro sant Garan.* — D. in-folio 164 follenn, 1763 ; dastumad A. Le Bras, Kv. *Bibl. Nat.*, nv, 100 (ALB).

2. *Buez an otro Sant Garan patrom er Barrous a Gavan ha Bue sant Denes ha sant Clemant.* — D. in-folio 295 p., 1801 ; taolennet gant Luzel, *Rev. Celt.*, V, 324. Dastumad Luzel (ALB).

3. *Resit ha bue an ôtro Sant Guaran ha sant Denes.* — D. in-folio 130 p., 1802 ; taolennet gant Milin, *Rev. Celt.*, V, 329. Dastumad Vallée (ALB).

*Buhez Louis Eunius.* — 1. *Buhez Louis Eunius, denjentil ha pec'her bras.* — Eilskrivadenn diwar dourn Luzel, in-folio 115 p. E kerz A. Le Bras (ALB). Kv. *Bibl. Nat.*, nv. 29, 49.

2. *Buez Louis Eunius, dijentil ha pec'her bras, trajedien en daou act gant eur proloc vit peb act.* Lanhuon, e ti ar Goffic, 1871 (in-12).

*Buez santez Genovefa.* — Lanhuon, 1864 (in-18).

*Buez an abad Goenole.* — D. in-folio 96 p., eilskrivet gant Milin diwar eun D. eus 1832 o tont eus dastumad Aug. Le Corre. Dastumad Vallée (ALB). Kv. *Bibl. Nat.*, nv. 62, 97. Sl. F. LUZEL.

*Buez Sant Gwennolé, abad.* — Mister en eun devez ha 5 arvest ; Montroulez, 1898 (123 p.).

*Buhez Santez Helena.* — 1. *Vie de sainte Hellene* (savet gant Yann-Vari Martin, eus Tonkedeg). — D. in-folio 209 p., XIX[t] ktv. Dastumad Vallée. Kv. *Bibl. Nat.*, nv 30, 55 (ALB).

2. *Buez Santez Helena.* — D. in-folio 79 p., XIX[t] ktv. Dastumad A. Le Bras. Servijet en deus evit mouladur Le Goffic.

3. *Buez santez Helena.* — 4 arvest e gwerzennou. Lanuon, Ar Goffic, 1862 (in-18).

*Buhez Huon a Vourdel.* — 1. *Bue Huon a Vourdel.* — D. in-folio 221 p., XIX-t ktv. Dastumad Le Braz. Kv. *Bibl. Nat.*, nv. 43 (ALB).

2. *Bue Huon prince a Vourdel.* — D. in-folio 291 p., XIX-t ktv. Dastumad Le Braz (ALB).



3. *Vie de Huon de Bordeaux.* — D. prestet gant an ao. Prosper Hemon (ALB).

4. *Huon de Bordeaux, abrégé.* — D. in-folio 91 p., taolennet gant Luzel, *Rev. Celt.*, V, 323. Emañ e Lenndi-Kêr Kemper (ALB).

*Cahier Trajedi deus a Vue Yan a Baris.* — D. in-folio 78 p., savet gant Joseph COAT, taolennet gant Luzel, *Rev. Celt.*, V, 322. Emañ e Lenndi-Kêr Kemper (ALB).

*Buhez Jakob.* — 1. *Bue Jacob Patriarche santel.* — D. in-folio 83 follenn, XVIII-t ktv. Dastumad La Borderie. Kv. *Bibl. Nat.* nv. 16, 46, 47, 59. Moulet : Sl. TRAJEDIOU (ALB).

2. *Bue an tribuz Israel tennet divoar ar Bible santel en verjou bresonec en form a drajedien.* — D. in-folio 288 p., 1822 ; taolennet gant Milin, *Rev. Celt.*, V, 329. Dastumad Vallée (ALB).

3. *Trajedie a bue Jacob ac e vugale.* — D. in-folio 81 p., savet gant Joseph COAT, 1831 ; taolennet gant Luzel, *Rev. Celt.*, V, 320. Emañ Lenndi-Kêr Kemper (ALB).

*Buhé santés Julianenn,* « traduit par moi Thébaut Joachim meunier au moulin de Locmiquélic. Ce jour 18 juin 1829... » Da heul ez eus *Buhé sant Meen* e komz-plaen, hag eul lizer deiziadet e Rianteg (1841). Dastumad Buléon (PLG). Sl. TRAJEDIOU.

*La Vie de saint Laurent martir.* — D. in-folio 241 p., XIX-t ktv. Taolennet gant Milin, *Rev. Celt.*, V, 329. Dastumad Vallée. Kv. *Bibl. Nat.*, nv. 21 (ALB).

*Buhé er mab Prodigue tennet aneué e brohonec guenet.* — D. eus dastumad Buléon (PLG). Sl. TRAJEDIOU.

*Bue en tad Mallargé* : Sl. MALLARGÉ.

*Buhez Moizes,* — « fait par moi Rolland Le Thomas, 1783 ». D. roet gant Erwan BERTHOU (KALEDVOULC'H) da Lenndi Broadel Kembre (en Aberystwyth), — kv. « En Bro-Dreger a-dreuz parkou », pennad 37.

*Vie de Moïse (épilogue).* — D. diwar dourn Luzel, 1844 ; in-folio, 4 p. Kv. *Bibl. Nat.*, nv. 16, 47, 60 ALB). Sl. TRAJEDIOU.

*Buhez S. Per ha S. Paol* : Sl. H. CONGAR.

*Buhez Sz Reine.* — 1. *Buhé santes Renn, trajedis.* — D. keinet, e-ratre, o terc'hel ivez « *Trajédie er Mab Prodigue* » ; « en deu trajédis man e aparchant deign me, Vissant Robeg hag e chom e botmollen pehani zou en moustoer remungol transcrivet er blé man 1806. » E kerz levraoueg kloerdi Gwened (PLG).

2. *Buhé santes ren,* « fait par moi Mathurin Le Marec à Lapaul Melrand ». Dastumad Buléon (PLG).

*Buhez Robert an Diaoul* : 1. *La vie de Robert fils le duce de Normandi et de Severy de Bourgongne tirez en forme de tragédie.* — D. in-folio 160 p., 1797 ; taolennet gant Milin, *Rev. Celt.*, V, 329. Dastumad Vallée. Kv. *Bibl. Nat.*, nv. 51 (ALB).

2. *Bue Robart an Diaoul.* — D. in-folio 180 p., 1812. Dastumad La Borderie (ALB). Sl. TRAJEDIOU.



*Buhez Sz Trifina.* — 1. *Bue ar Roue Arthur hag ar rouanez Treffina.* — D. in-folio 200 p., 1816 ; taolennet gant Luzel, *Rev. Celt.*, V, 325. Emañ e lenndi-ker Kemper. Kv. *Bibl. Nat.*, nv. 22, 23, 39, 64. Sl. LUZEL (ALB).

2. *La vie de sainte Treffine, Reinne de Bretaigne.* — D. in-folio 126 p., XIX-t ktv ; taolennet gant Milin, *Rev. Celt.*, V, 329. Dastumad Vallée (ALB).

3. *Triffine, tragédie bretonne.* — D. diwar dourn Luzel, 1844. Emañ e Lenndi-kêr Kemper (ALB).

4. *Buez santes Treffina ac he friet Artur Roue breisvian,* abrégé par Aug. Le Corre, 1844. Taolennet gant Luzel, *Rev. Celt.*, V, 321. An D. a zo e Lenndi-kêr Kemper (ALB).

*Buhé en tri Roué, farce devott.* Guinett, 1745 (in-18). — Advoulet war *Rev. Celt.*, VII, 324.

*Vie de saint Yves,* darn, e-kerz an ao. Prosper Hemon (ALB).

CADEC (Dom Jean ...) : *Traiedien sacr, commencet en jardin an Olivet..., composet gant Dom Ian Cadec, Belec natif a Pares Plousal, en Escopty Treguer.* Morlaix, De Ploesquelec, au Pont Bourret à la Croix d'or. — (S.d. 1651, in-8 stumm in-18 gant koadengravaduriou, kartoñset, lien klok.). Eur mouladur all a voe embannet goude e Brest, hep bloaziadur, e-ti Malassis, eur bloaveziou bennak a-raok an Dispac'h bras, — eur skouerenn anezi a zo e *Bibl. Nat. (Réserve, Yn, 12)* ; Sl. E. ERNAULT, *Rev. Celt.*, XX, 1899.

CADOUX (Abad J. ...) : *Sant Goneri, trajéris é tèr loden.* — « Dihunamb », An Oriant, 1933.
id. : *Jézuz de Zeuzek Vlé,* Sl. J. BRANGILI.
CALDERON : *Ar vuhez a zo eun hunvre ;* (darn) tr. Y. DREZEN (Gw. 18/18).
CALLOC'H (J. P.) : *En neu vèuér.* — D. e kerz L. Palaux ; kv. « Vie de Calloc'h », p. 47.
id. : *Pardonet demb hon ofanseu,* — embannet war « Dihunamb », gwg., here, du, kerzu 1925.
CAOUISSIN (R.) : *Ar re c'hlan a galon, pez-c'hoari Nedeleg.* — 1936.
id. : *Bekasin gwelet gant ar Vrezoned.* — 1937.
CARNÉ (Adrien De) : *Ar Mabig Jezus.* — Brest (1), 1910 (31 p.).
id. : *Breiz karet.* — 3 arv. ; Paris, Ti-moul. A. Davy, 1910 (39 p.).
id. : *Ar Ialc'had Aour.* — P.c'h. farsus ; Brest, 1910 (eil mouladur : 27 p.).
id. : *An Aotrou Fich-Fich.* — P.c'h. farsus, 2 arv. ; Brest, 1911 (advoulet e 1929).
id. : *Christof ar C'hreñv.* — Mister e 2 arv. ; Brest, 1911.
id. : *An aotrou Flammik.* — 2 arv., komz-plaen ; Brest, 1911.
id. : *Saik ar paotr fin.* — 1 arv. ; Brest, 1912.
id. : *Tarsizius.* — Brest, 1912.
id. : *Noz Nedelek.* — 1 arv. evit merc'hed yaouank ; S. Brieg, Ti-moul. S. Gwilherm, 1913.
id. : *Sac'h ar Marichal.* — 1 arv. ; S. Brieg, 1913 (in-12, 18 p.) ; advoulet e Brest, 1925.

(1) Peziou-c'hoari an Ao. De Carné moulet e Brest a zo bet embannet gant an Ti-moulerez ar C'helaouennou Mat, 4 str. ar C'hastell.



id. : *Barnedigez Doue.* — 1 arv. ; S. Brieg, 1913 (in-12, 40 p.).
id. : *Ar galon vat.* — S. Brieg, 1914 ; eil mouladur : Brest, 1922 (44 p.).
id. : *Judikael.* — 1 arv. ; Brest, 1917 ha 1919.
id. : *Lilien ar Folgoat.* — 1 arv. ; Brest, 1921.
id. : *Ar c'hoz Vedisin.* — 1 arv. ; Brest, 1921.
id. : *Fanch vras ha Fanch vihan.* — Brest, 1922.
id. : *A galon vat,* p. c'h plijadurus en eun arvest. — Brest, 1922 (in-12, 44 p.).
id. : *Ar mab foran.* — 1 arv. ; Brest, 1922.
ido. : *Yann e yalc'had.* — 1 arv. ; Brest, 1924.
id. : *An tri goulenn.* — 1 arv. ; Brest, 1926.
id. : *Yannic Mil Vicher.* — 1 arv. ; Brest, 1927.
id. : *Rouanez an Neñvou.* — Brest, 1927.
id. : *Fanch ar Pennek.* — Brest, 1928.
id. : *St Herve benniget.* — 1 arv. ; Brest, 1928.
id. : *Eur penn skañv a blac'h.* — 2 arv. evit merc'hed ; Brest, 1929.
id. : *Bioc'h Alanig.* — 1 arv. ; Brest, 1930.
id. : *Hent al Levenez.* — 1931.
id. : *An tri breur.* — 1 arv. ; Brest, 1931.
id. : *Tri ugent mil lur.* — 1932.
id. : *Dans ar Gornandoned.* — 1 arv. ; Brest, 1933.
id. : *Ar c'hartou milliget.* — 2 arv. ; 1936.
*Katell (Sz.)* : Sl. TRAJEDIOU.
CAUREL (Fr.) : Sl. EVNIG ARVOR.
KELENGLAS : Sl. Abad COHELEAC'H.
*Kerenor.* — Drama, c'hoariet e Boulvriag d'an 13-4-1925.
KERENVEIER (Pascal De) : *Ar Farvel Goapaër,* — D. in-16, 56 follenn. Emañ e Lenndi ar Verdeadurez-Vrezel e Brest.

id. : *ibidem*, — moulet war « *Sterenn* », nv. 6, 1941.

id.: *Ar Farouell Goapaer*, aozet evit ar skingomz gant Roparz Hemon, 1941. D. e kerz Roparz Hemon hag e levraoueg Roazon-Breiz.

KERGIDU (Jakig) : *Emgann Kergidu hag an tennerez d'ar zort e Kastell* (5 arv.). — Montroulez, Lajat, 1914.

KERMARREC (J.M. — « Pintig Pagan ») : *Kleñved ar c'hoant Fortunia*, p. c'h. farsus ; 1913.

KERRIEN (Jakez) : *Dao d'ezo*. — Roazon, « *Breiz Atao* », 1923.

CLISSON (Abad) : Sl. PAOTR JULUEN.

COAT (Joseph) : En deus skrivet, adskrivet pe verraet meur a bez-c'hoari koz : *Krouidigez ar Bed, Buhez Jakob, Buhez S. Gwilherm, Yann a Baris, Genovefa a Vrabant*, hag all. Sl. A. LE BRAZ : *Théâtre Celt.*, 449 ssq.

id. : *Mitridat*, — trajedienn e 5 arvest diwar pez-c'hoari Racine. E Levrdi-Kêr Kemper.

COGUIEC (Abad) : *Bue santez Jermana*. — Meneget war « Kroaz ar Vretoned », 3-7-1904 ; ne oa ket moulet d'ar mare-se.

id. : *Zantez Philomen*. — Meneget gant Dir-na-Dor war « Kroaz ar Vretoned », 18 ha 25-9-1904.

COHELEAC'H (Abad, « Kelen-Glas ») : *Kolaz*. — « Dihunamb », An Oriant, 1911.

id. : *Jozeb guerhet get é vredér*. — Id., 1911.

id. : *En deu joboésour*. — Id., 1911.

id. : Peziou-c'hoari all a gavor en dastumadeg « Dihunamb ».

CONGAR (Henry, eus Serwel) : *Buhe sant Per ha sant Paul*. — D. in-folio 336 p., XVIII-t ktv. ; emañ e Lenndi-kêr Kemper. Kv. *Bibl. Nat.*, nv. 54, 65 (ALB).



CONSTANTIUS (Breur) : *An teir c'had ; ar Mevel laër*. — Peziou-c'hoari fentus e komz-plaen, dastumet, kempennet hag embannet goude maro an oberour gant Klaoda'r Part. S. Brieg, Ti-Moulerez S. Gwilherm (in-16).

CORVEN (Y. L. M.) : *Ar gasoni*, — lakaet e brezoneg Gwened gant J. LE MARÉCHAL, hag e brez. Leon gant Y.V. PERROT.

id. : *Eun tad en devoa daou vab*, — lakaet e brez. Leon gant Y.V. PERROT.

*SS. Kosman ha Damian* : Sl. TRAJEDIOU.

CROCQ (Yvon) : *Daou lur bara*, — pez-c'hoari fentus ; S. Brieg, Ti-Moulerez S. Gwilherm, hep bl., in-16.

id. : *Klenved ar Medalennou gant an aotrou Fistoulik*, — pez-c'hoari fentus e 3 arv. ; S. Brieg, Ti-Moul. S. Gwilherm, 1909 ; in-8 bihan hirgarrezek 80 p.

*Krouidigez ar Bed* : 1. *Creation ar Bed*, — D. in-folio 232 p., 1762. Dastumad Le Braz. Kv. *Bibl. Nat.*, nv. 12. Sl. *Rev. Celt.*, IX, 149 ssq, XI, 408-409 (ALB).

2. *La Création du Monde*, — D. in-folio 149 p., XVIII-t ktv ; taolennet gant Luzel, *Rev. Celt.*, V. 327. Dastumad Luzel (ALB).

3. *Creation ar Bed, laquet en tragedie*, — D. eus Jh COAT, miret e Lenndi-Kêr Kemper (ALB).

4. *Histoar creation ar bed man ha formation an den kentan Adam, he varo ha bue ar Propheted Enoc hag Eli, an duluj, bue ha maro Noe*, — D. in-folio 382 p., XIX-t ktv. Dastumad Abad Alain (ALB).

DAIN (Abad Le) : *Trajedi Sant Bihui.* — (Adaozadur diwar an drajedi goz dournskrivet).

*David* : Sl. BUHEZIOU.

DIR-NA-DOR : Sl. Y. AR MOAL.

*Divi (Sant)* : Sl. MISTERIOU.

DREZEN (Youen) : Tr. CALDERON, *Ar Vuhez a zo eun Huñvre* (darn), — « Gwalarn », nv. 18, pj. 18.

id. : Tr. AESC'HULOS, *Prometheus Ereet,* — « Gwalarn », nv. 9, pj. 68.

id. : Tr. AESC'HUSLOS, *Ar Bersed,* — « Gwalarn », nv. 12, pj. 45 ; Sl. AESC'HULOS.

id. : Tr. J.M. SYNGE, *War varc'h d'ar mor,* — « Gwalarn », nv. 7, pj. 89 hag Embannaduriou Gwalarn, 1926 ; Sl. SYNGE.

id. : Tr. ibid., *An draonienn hep heol,* — « War-du ar Pal », nv. 2 pj. 80.

DU (Abad Le, « Roc'hlann ») : *Tremeur, p.-c'h. en tri arvest.* — E-ti an oberour, Sz. Trifina, Aodou-an-Hanternoz (112 p.).

DUNN (Joseph) : Embannour *La Vie de St Patrice ; mystère en 3 actes.* — Rennes, Oberthür, 1909 (in-8, XXXII-266 p.). Mouladur distag diwar an « Annales de Bretagne ».

*Emgann an Tregont,* — p. c'h. istorel, savet e galleg gant ar Chaloni CORNOU, tr. e brezoneg gant ?

EMILY (J.L.) : Tr. SHAKESPEARE, *Marc'hadour Venezia* ; « Gwalarn », nv. 5, 6, 8, 9, 10.

id. : Tr. ibid., *Keben Doñvaet,* — darn embannet war « Walarn », nv. 12, p. 32 ssq.



id. : Tr. ibid., *Keben Doñvaet,* — D. klok e kerz « Ensavadur Breiz », donezon an Ao. Dujardin (1).

ERNAULT (Emile) : Embannour *Le Mystère de sainte Barbe, trajédie bretonne* ; danevell eus 1557, gant eun dr. c'hallek. Gant eun digorskrid hag eur geriadur gerdarzel eus ar c'hrennvrezoneg. Naoned, « Les Bibliophiles Bretons », 1885 (in-4) ; ha : E. Thorin, Paris, 1890.

*Erwan (Sant)* : Sl. BUHEZIOU.

*Eulogius* : Sl. MISTERIOU.

*Eunius (Louis)* : Sl. BUHEZIOU.

EVNIG ARVOR : *Paner burzudus ar mevel Fanch.*

EVNIG PENN-AR-C'HOAT : Sl. Euj. LE ROUX.

FLOC'H (Loeiz Ar, — « Stourmer ») : *Trubuilhou ar seiz paotr yaouank.* — P. c'h e 2 arv. ; Rennes, « L'Ouest-Eclair », 1927.

id. : *Trubuilhou an ao. Perruk,* — D.

id. : *An teod lardet,* — 1 arv., D.

id. : *Lanik ar bugel fall,* — p. c'h. fentus e 4 arv.

GALL (J.M. Le) : *An aotrou Keriolet,* tragedi e teir loden lakeat e brezoneg Leon gant an ao. —, persoun ar Folgoat. — Brest, Ti-moul. str. ar C'hastell, 1905 (in-8, 54 p.).

*Garan (Sant)* : Sl. BUHEZIOU.

GARREC (Toussaint Le) : *Ar pevar mab Emon,* trajedienn e 5 arvest. — gant kenlabourerez Charlez ROLLAND ; Montroulez, Hamon, 1900.

id. : *Buez Sant Guennole,* mister brezonek e 3 arvest. Montroulez, Hamon, 1901.

(1) En deus bet anezañ digant eur mignon.

id. : *Alanig-al-Louarn,* — p. c'h en eun arv. ha 9 diviz, gant eun dr. c'hallek ; Montroulez, Le Goaziou, 1903.

id. : *Arzur Breiz,* — drama istorel e 5 arv., Paris, Le Dault, 1905.

id. : *Ar vezventi,* — p. c'h. e 3 arv. ; S. Brieg, Prud'homme, 1920.

id. : *Hollvelen,* — p. c'h. e 4 arv. ; Brest, 1926.

*Genovefa (Sz) :* Sl. BUHEZIOU, TRAJEDIOU.

GOFF (Y.F. Ar) : *An ed e bleuñv.* — Pezig-c'hoari evit an « YKAM ». Kemper, L'Essor, h. bl.

GOFF (Alain Le) : *Iann an tachou koz.* — C'hoari farsus e 5 arv. ; Brest, 4 str. ar C'hastell, 1922 (47 p.).

id. : *An Aotrou Keriouas,* — 1923.

id. : *An drouiz-meur Laouenan,* — Brest, 1923 (134 p.).

GONIDEC (Le) : Embannour *Buhez Santez Nonn hag he mab Divi, Arc'heskob Menevia e 519.* — Mister brezonek, gt an dr. c'hallek ; e kenlabourerez gant an abad SIONNET. Paris, Merlin, 1837.

GOURDON (Georges) : *Jeann d'Arc.* — 3 arv. ha 7 taolenn ; troet eus ar galleg ; Brest, 1910.

GOURON (Abad) : *Breih,* trajeris e diu loden. — Gwened, 1905 (in-18, 89 p.).

GOYEN (F.) : *Fontanella,* eun arvest e pevar diviz, lakaet e brezoneg gant BREIZAD.

GREGORY (Lady) : *Ar reder-bro.* — « Studi hag Ober », nv. 12, p. 9 ; tr. MAEN-TAN.

id. : *Ar vrud a red.* — « SAV », nv. 18, p. 46 ; tr. MAEN-TAN.



GWELTAS : *Eun abardaez e Kervarzin.* — 1 arv. ; 1930 ; lakaet e brez. gant J.M. PERROT.

*Gwenole (Sant) :* Sl. BUHEZIOU, LE GARREC, LUZEL.

*Gwilherm (Sant) :* Sl. TRAJEDIOU.

*Gwenn ha Glas :* p. c'h. tr. diwar « *Têtes Dures* » gant GIBLAT.

GWENNOU (Charles) : *Ar Bater,* — 1 arv. savet diwar p.-c'h. Fr. COPPÉE, « Le Pater » ; Brest, Dumont, 1892.

id. : *Santez Trifina hag ar roue Arzur.* — Mister e 5 arvest ; tr. c'hallek gant TALDIR.

*Helena (Sz) :* Sl. BUHEZIOU.

HÉLIÈS (Abad) : *Heritourien Biel al Liardou,* — 3 arv. ; Brest, 1909 (in-16, 54 p.).

id. : *Bugale Jacob.* — 4 arv., 1 daolenn ; Brest, 1910.

id. : *Trubuilhou Jean Hirroux ;* 1910.

HEMON (Roparz) : *Lina,* — 1 arvest ; « Gwalarn », nv. 5 ha 37.

id. : *An Tan e ti Kernaspreden,* — 1 arvest ; « Gwalarn », nv. 37, pj. 6.

id. : *Eun den a netra,* — 2 daolenn ; « Gwalarn », nv. 9 ha 103.

id. : *Dour ar C'halvar,* — 1 arvest ; « Gwalarn », 103.

id. : *Meurlarjez,* — 1 arvest (gant an droidigez saoznek) ; « Gwalarn », nv. 114, p. 5.

id. : *Fest al Leue Lart,* — 1 arvest ; « Gwalarn », nv. 114, p. 25.

id. : Tr. A. O. ROBERTS, *Ar C'houmoul a dec'h,* — « Gwalarn », nv. 2 ha 136-7.

id. : Tr. SHELLEY, *Prometheus diereet,* — « Gwalarn », 9.



9

id. : Tr. T. C. MURRAY, *Nevez-Amzer,* — « Gwalarn », nv. 11 ; moulet distag : Emb. Gw., 1927.

id. : Aoz. CHRISTOPHER MARLOWE, *Fostus an Doktor daonet,* — « Gwalarn », nv. 67.

id. : Tr. SHAKESPEARE, *Makbez,* — « Sterenn », nv. 3, 1941.

id. : Aoz. KERENVEIER. *Ar Farouell Goapaer.* D. e kerz Roparz Hemon hag e levraoueg Roazon-Breiz, 1941.

HENRY (Guy) : *An Alvokad Patelin,* reizet e brezonek gant ? — Montroulez, 1900.

HERLAND (Jean-François) : *Ian Mélargé, comédie e eun act,* gret gant Jean-François Herland er blaves 1841. — D. in-folio 29 p., deizadet 12-1-1841. Dastumad Le Braz (ALB).

HERRIEU (Loeiz) : *Kerhet de Baris, pehig-hoari e diù loden greit aveit er skolieu,* 1906.

id. : *Bugélez Kerdoret,* — drama e komz-plaen, « Dihunamb », én Oriant, 1913.

id. : *Fest e zo,* sonennou c'hoariet, ha da heul, *Fal Foéraj,* unangomz. « Dihunamb », An Oriant, 1931.

*Hoari er Prodeig* (er Mab Prodig) : D. disano e kerz L. Herrieu.

*Hoari sand Cosman ha Domian :* D. disano e kerz L. Herrieu.

*Huon a Vourdel :* Sl. BUHEZIOU.

*Isaac :* « *Isaac, tragédie e cinq actes,* par le R. P. B. de la C. de J., traduite en breton par P. NOURY, recteur de Bignan, 1778. »

*Yann a Baris :* Sl. BUHEZIOU.

*Yann Badezour (Sant) :* Sl. TRAJEDIOU.

*Jacob :* Sl. BUHEZIOU, TRAJEDIOU.



JAFFRENNOU (Fr. —, « Taldir ») : *C'hoari fentus ar Bourc'hiz lorc'hus,* pe Histor plijadurus eun aotrou divrezounek deut da veza eur Breizad mad. — Pez-c'hoari fentus e 3 arvest ; Montroulez, Hamon, 1899 (in-8, 32 p.).

id. : *Nigoudem Berehar, mestr skol.* — Pez-c'hoari fentus e 2 arvest ; Montroulez, Ti-moulerez « La Résistance », 1900.

id. : *Pontkallek, pe Buez kaër ha Maro mad eun dijentil a Vreiz,* bet dibennet e Naoned er bloavez 1720. — Trajedienn istorel, 5 arvest e gwerzennou, Brest, Derrien, 1903 (in-12, 93 p.).

id. : *Ar Barz hag ar Prokuror.* — Pez-c'hoari fentus e 4 arvest ; Keraez, Ti-moulerez ar Bobl, 1904.

id. : *Janedik, ar Plac'h divroet.* — Pez-c'hoari fentus e 2 arvest. Keraez, Ti-moulerez ar Bobl, 1904.

id. : *Malo Korret an Tour d'Auvergne.* — Drama istorel e 4 arv. ; Keraez, Ti-moul. ar Bobl, 1906 (in-16, 44 p.).

id. : *Teatr brezonek poblus.* — Dastumad 6 eus e beziou-c'hoari ; Keraez, Ti-moul. ar Bobl, 1911 (in-8, 212 p.).

id. (dindan al lesano TADIG) : *Gwad Abel ;* Sl. TADIG. *Janed Ark ;* 4 arv. evit merc'hed. — St Brieg Ti-moul. S. Gwilherm, 1909 (42 p.).

JOANNO (Abad) : *Santez Jermana, pez en tri arvest.* — S. Brieg, Ti-moul. S. Gwilherm, 1912.

id. : *Santez Trifina, pez-c'hoari tennet diouz Istor Breiz.* — Brest, E.S.I., 1925 (in-8, 110 p.).

JOBALEON HA LAOUDREGER : *Ar Sorser* (tr. « Le Vilain Mire », mojenn c'hall eus ar Grennamzer). — « SAV », nv. 14. Mouladur distag : Brest, Ti-moul. ar C'henwerz hag ar Mererez, 1939.

*Job al Lounker,* c'hoariel farsuz e diou loden. — Tr. « Jozon el Lagouter » J. Le Bayon ; hep ano troer (tr. gant an ao. Cardaliaguet). Brest, « Le Courrier du Finistère », 1905.

Job en Drouz-Vor : *Er Mesi,* hoari soéhus e diù loden hag ur grouj. — Toniou savet gant P. G. ; An Oriant, « Dihunamb », 1912.

id. : *Ki ha kah,* — eun arvest e komz-plaen, gant toniou merket, evit ar vugale ; An Oriant, « Dihunamb », 1912.

id. : *En tri kansort,* — eun arvest e komz-plaen evit ar vugale, gant toniou merket ; An Oriant, « Dihunamb », 1907.

id. : *Mab er Brezélour,* — 3 arvest e gwerzennou ; An Oriant, « Dihunamb », 1914.

id. : *Aveit Doué hag er Vro ;* An Oriant, « Dihunamb », 1914.

id. : *ibidem,* — mouladur nevez savet gant « Ar Vuhez Kristen », An Oriant, 1935.

id. : *Diù Farsaden Ver (Mab er Gleuaér, Ar Filajérion),* — diou unangomz ; An Oriant, Moulerez « Dihunamb », 1936.

Job er Glean : Sl. Abad J.M. Le Bayon.

*Julit (Sz) :* Sl. Trajediou.

*Juluanenn (Sz) :* Sl. Buheziou, Trajediou.

Langlais (X. de) : *An diou zremm.* — « Gwalarn », nv. 54.

id. : *An Tamall ;* 1 arv. e komz-plaen (hanter c'hallek). Diembann, bet c'hoariet.

id. : *Koroll ar Vuhez hag ar Marv.* — « SAV », nv. 9.

*Laorañs (S.)* : Sl. Buheziou.

Larboulette (Abad J.M.) : Sl. Job en Drouz-Vor.



Larboulette (Abad Joseph) : *Sant Loeiz, prizonnér,* — p.-c'h. e 3 arvest ; 1901, Gwened, Galles.

Lédan (A.L.M.) : *Trajedi Jacob les hanvet Israël, reizet gant A.L.M. Lédan.* — Montroulez, Lédan, 1850 (in-12, 310 p.).

« *Libr* », — 3 arvest, hep ano savour ; Brest, Ti-Moulerez Ru ar C'hastell, 1925.

*Loeiz (sant) :* Sl. Trajediou.

Luzel : Embannour *Buhez Sant Gwennolé, abad.* — Danevell vrezonek gant tr. c'hallek e-keñver. Kemper, 1889 (in-8).

Luzel (F.M.) hag Henry (Abad) : *Santez Trifina hag ar Roue Arzur,* — mister brezonek e 2 zevez hag 8 arvest, troet, embannet gant F.M. Luzel, danevell reizet gant an abad Henry diouz dournskridou koz. Kemperle, Clairet, 1863 (in-8, XLIV-454 p.).

*Mab Prodig (Ar) :* Sl. Buheziou, Trajediou.

Mabig Efflam : *Jenovefa,* eun nozvez Nedeleg e Breiz er bloavez 1917 ; 5 diviz. — War « Feiz ha Breiz », 1921.

*Mabig Jezuz (Ar) :* Sl. Misteriou.

Madec (Y.M.) : *Jeanne d'Arc,* — trajedienn e 3 arvest. Brest, Derrien, 1906.

Maen-Tan : Tr. Lady Gregory, *Ar reder-bro,* — « Studi hag Ober », nv. 12.

id. : Tr. ibid., *Ar vrud a red,* — « SAV », nv. 18.

*Mallargé : Bue en Tad Mallarge a Tristemina e vroec hac e vugale.* — D. in-folio 88 p. ; XIX[e] ktv. ; Dastumad Luzel. Kv. *Bibl. Nat.*, nv. 33 (ALB).

Malmanche (Tanguy) : *Marvaill an Ene Naouniek,* — embannet war « L'Hermine », Roazon, 1900 (4 niv.), gant an dr. c'hallek.

id. : *ibid.*, rimadellet e diou nozvez, — Chartres, Ti-moul. Garnier, 1904 (in-16, 60 p.).

id. : *ibid.*, *Le Conte de l'Ame qui a faim.* — Danevell vrezonek (rannyez Leon) hag eun dr. c'hallek. Paris, Embannaduriou « Spered ar Vro », 1904 (in-16, 57 p.).

id. : *Gurvan, ar Marc'heg Estranjour,* — Kemper, Le Goaziou, 1923.

id. : *La Vie de Salaün qu'ils nommèrent le fou,* — 1926.

id. : *Ar Baganiz,* — Brest, « Gwalarn », 1931 (nv. 34-35).

MARÉCHAL (Abad J. Le) : *Er Has,* — savet e brezoneg diwar eun destenn vreizek e galleg gant an ab. CORVEN ; D. e kerz ar gelaouenn « Dihunamb ».

*Marie Stuart* : Sl. TRAJEDIOU.

MARLOWE (Christopher) : *Fostus, an doktor daonet* (Aoz. Roparz HEMON diwar « The tragical History of Doctor Faustus », 1588) ; « Gwalarn », nv. 67.

MAY (Abad Le) : *Buhez ha Merzerinti Zantez Barbon,* — p. c'h. e 5 arv. e gwerz. ; S. Brieg, Ti-moul. S. Gwilherm, 1904.

id. : *Jili Breiz,* — 1910.

MELEGAN : *Etre dent ar rod,* — p. c'h. trubuilhus e 5 arv. ; D., 1928.

*Merc'h ar Soner Kloc'h,* — pez-c'hoari e brezoneg hag e galleg, ar pennadou brezonek troet diwar ar galleg gant an abd. Jouanno, Bourdonnec, ha re all ; kv. « Kroaz ar Vretoned », 18-8-1904.



MISTERIOU

*Mystère de St-Antoine, Bibl. Nat.*, nv. 31 ; meneget war « Le Théâtre Celtique », p. 457.

*Mister Sz Barba* : Sl. Emile ERNAULT.

*Mystère breton de Saint Crépin et de Saint Crépinien,* publié avec une introduction et des notes par Victor TOURNEUR ; Paris, Champion, 1907.

*Saint Divi, mystère breton* (darn), D. in-folio 81 p., XIX[e] ktv. Dastumad Luzel (ALB). Kv. *Bibl. Nat.*, nv. 5.

*Mystère de la Naissance de l'Enfant Jésus, Bilb. Nat.*, nv. 18.

*Mystère d'Eulogius, Bibl. Nat.*, nv. 28 ; meneget e « Le Théâtre Celtique », p. 453.

*L'ancien Mystère de St-Gwenolé,* embannet gant E. ERNAULT gant tr. ha notennou, en « Annales de Bretagne », 1932.

*Seth hag Adam,* mister kernevek (darn) ; « Gwalarn », 119-20, p. 15.

MOAL (Y. Le —, « Dirnador ») : *Tog Jani ; Potr e vragou berr,* — 1909.

id. : *An hini goz o vont da dennan he foltred,* — 1 arv. ; Brest, 1913.

id. : *Kolas Medisin,* — 1 arv. ; S. Brieg, Ti-moul. S. Gwilherm, 1913.

id. : *Ar Chiminaou,* — 2 arv. ; Brest, E.S.I., 1925.

id. : *Bilez hag e vestr,* — p. c'h. farsus e 2 arv. ; Brest, 1926 (in-8, 24 p.).

id. : *Santez Koupaia,* mister e pevar arvest. — Gwengamp, Toullec, 1928.

id. : *Enor d'al Labourer,* — 1 arv. ; Brest, E.S.I., 1929.

id. : *Tad koz milioner.*
id. : *Eur penn skañv a blac'h.*
*Moizez* : Sl. BUHEZIOU, TRAJEDIENNOU.
MORDREL (Olier) : *Distro an Anaon,* — pezig-c'hoari fentus ; « Stur », nv. 11.
MURRAY (T. C.) : *Nevez-Amzer* (tr. Roparz Hemon) ; « Gwalarn », nv. 11 ; moulet distag : Brest, Emb. Gw., 1927.
NICOLAS (Maurice —, « Mab ar Guen ») : *An divroet, pez-c'hoari en 3 arvest.* — Montroulez, Lajat, 1911.
*Nonn : Buhez santez Nonn, ou Vie de sainte Nonn et de son fils saint Devy,* — mister embannet gant an abad Sionnet, gant tr. Le GONIDEC ; Paris, 1837.
OLLIVIER (Abbé) : *Donatian ha Rogatian* (D.).
*Orson et Valentin* : D. in-folio 72 p., XIX[e] ktv. ; taolennet gant Luzel, *Rev. Celt.,* V, 323. Dastumad Luzel (ALB).
PAOTR JULUEN : *An Ankelc'her,* — p.-c'h. 3 arvest ; Brest, 4 str. ar C'hastell, 1927.
id. : *Evel ma pardonomp.* — 1 arvest gant Berta de Gernevez, lakaet e Brezoneg gant P. J., Guingamp, Suberbie, 1929.

## AR BASION

*La Passion,* — D. in-folio 83 p., diglok, 1758. Dastumad Vallée. Kv. *Bibl. Nat.,* nv. 13. Sl. La VILLEMARQUÉ.
*Le Passion de Notre Seigneur Jésus-Christ,* — eilskrivet gant Luzel diwar eun dournskrid koz diglok ; in-folio 45 p. Dastumad Vallée (ALB).



*La Passion* (darn), D. in-folio 17 p., XVII[e] ktv. Dastumad A. Le Bras (ALB).
*La passion de Notre Seigneur Jésus-Christ tirez en forme de tragedie en vergees breton,* D. infolio bihan 17 paj., XVII[e] ktv. Dastumad Le Braz (ALB).
*La passion de Notre Seigneur Jésus-Christ,* D. infolio 187 p., XIX[e] ktv. Dastumad Vallée (ALB).
*Abrege dimeus a Bassion hon zalver Jesus-Christ,* D. in-folio 100 p., gant Auguste Le CORRE, taolennet gant Luzel, *Rev. Celt.,* V, 320. Emañ e Lenndi-kêr Kemper (ALB).
*La Passion,* D. koz, e-ratre, pajennou kenta kollet gant an talbenn ; a hellfe bout an droidigez wenedek kenta. E kerz an abad Evano (Lokrist) (PLG).
*Tragedie a Basion hun Salver Jesus Christ,* « fait a Rimaison le quinze vendémiaire an quatorze de la république par moi Paul le Bellec. » E kerz an abad Le Maguéresse (Kistinig) (PLG).
*Buhé hur Salver Jésus Chrouist transcrivet er blai 1817,* D. eilskrivet gant « Louis Bellec ». E kerz an abad Maguéresse (PLG).
*Pasion ha Trajeriss hun Salver Jésus-Christ,* D. eus 1815 skrivet gant Visant Marouilh (PLG).
*Passion,* D. a vank e bajennou kenta. E kerz levraoueg Kloerdi Gwened.
Pastoral Poullaouen : *Guinivelez ar Mabik Jezus.*
*Pastoral war guinivelez Jesus-Christ* ; Montroulez, hep bloaz., in-18.
PERROT (Abad J.-M.) : *Alanik al Louarn,* — 2 arvest e gwerzennou, 1905 ; eil mouladur : Montroulez, Le Goaziou, 1911.

id. : *Dragon Sant Paol,* — 3 arv. e gwerz. ; Roazon, Fr. Simon, 1907 (in-18, 95 p.).

id. : *Ar c'hornandoned,* — p.-c'h. farsus en 1 arv., tr. diwar gwenedeg J. Le Bayon ; Roazon, Fr. Simon, 1907 (42 p.).

id. : *Nonik, ar filouter fin,* — (aozet diwar c'halleg Molière), 1911.

id. : *An aotrou Kerlaban,* — p.-c'h farsus e 3 arv. (aozet diwar « Mr de Pourceaugnac » Molière) ; Brest, 1923 (in-8, 46 p.) ; kv. « Feiz ha Breiz », 1922.

id. : *Salaün ar Foll,* — tr. diwar gwenedeg J. Le Bayon ; Brest, E.S.I., 1923.

id. : *Yann Landevenneg,* — 4 arv., tr. diwar c'halleg F. Cornou ; Brest, 1924 (151 p.).

id. : *Eun nozveziad reo gwenn,* — tr. diwar ar c'hembraeg ; Brest, 1928.

id. : *En o eil bugaleaj ;* p. c'h. farsus en 1 arv. ; Brest, 1928.

id. : *An divroad,* — tr. diwar ar c'hembraeg.

id. : *Ar blogorn,* — diembann, bet c'hoariet.

id. : *Ar gasoni,* — D., tr. diwar ar gwenedeg.

id. : *Ar c'hemener,* — D., tr. diwar gwenedeg J. Le Bayon.

id. : *Ar c'hornandoned diweza,* — tr. diwar c'halleg M. A. Abgrall diembann, bet c'hoariet.

id. : *Ar c'houmoul a dec'h,* — D.

id. : *Ar melen hag ar gwenn,* — 2 arv. farsus ; diembann, bet c'hoariet.

id. : *Ar re c'hlan a galon,* tr. diwar ar c'hembraeg ; Pleiber-Krist, 1935.

id. : *Ar Vamm,* — D., tr. diwar ar c'hembraeg ; bet c'hoariet.



id. : *Batros ;* diembann, bet c'hoariet.

id. : *Eun abardaez e Kervarzin ;* tr. diwar c'halleg Gweltas.

id. : *Eun tad en devoa daou vab,* — diembann, bet c'hoariet.

id. : *E-tal ar poull, farwellerez koz en eun arvest.* — Hep ano-lec'h na bloaziadur, nag ano-mouler.

id. : *Fosfatin, ar vatez fin,* — tr. diwar gwenedeg J. Le Bayon ; diembann, bet c'hoariet.

id. : *Pardon Barrabas,* — D.

id. : *Roue ar Bed a-bez,* — aozet diwar saozneg Lady Gregory.

id. : *Tavarn ar Spountailh,* — diembann, bet c'hoariet.

id. : *War roudou hon Tadou,* — tr. diwar c'halleg C. Danio ; emb. war « Feiz ha Breiz ».

Prat (Klaoda Ar) : *Buhez Arzur a Vreiz,* — drama e 5 arvest e komz-plaen ; Gwened, Lafolye, 1908.

id. : *Trubuilhou an aotrou Gargam,* pe Torrou-penn an Deiz kenta 'r Bloaz, — p. c'h. farsus e 2 arvest, e gwerz., evit ar vugale. S. Brieg, Ti-moul. S. Gwilherm, 1909 (in-16, 38 p.).

id. : *An teir c'had hag ar mevel laer,* — S. Brieg, Ti-moul. S. Gwilherm, 1909 (in-16, 45 p.).

id. : *Kentoc'h mervel !* — 3 arv. diwar-benn darvoudou c'hoarvezet e-pad an dispac'h. Redon, Bouteloup, 1911 (in-8, 66 p. ; sonerez).

id. : *Chomit er Gear !* — 3 arv. e komz-plaen ; Redon, Bouteloup, 1913.

Rateau (J.) : *Noël Breton,* — drama en eun arvest. Paris, Ouedet, 1912.

*Reine (Sz)* : Sl. Buheziou, Trajediou.

RENNADIS : *Eur pesk-ebrel,* — p. c'h. fentus e 3 arvest ; Montroulez, Le Goaziou, 1900 (in-8, 102 p.).

RICOU (Guillaume) : Tr. « L'Avare » MOLIÈRE (hervez LEVOT, *Biogr. Bretonne*).

RIOU (Jakez) : *Gorsedd Digor,* — c'hoari fentus en eun arvest, skeudennaouet gant M. Mohrt. Brest, 4 str. ar C'hastell, 1928.

id. : *Nominoe-oe !* — Brest, « Skrid ha Skeudenn », 1941 ; skeudennaouet gant P. Péron.

id. : *Torfed ar Frer Juniper,* — tr. diwar galleg H. GHÉON.

*Robert an Diaoul :* Sl. BUHEZIOU, TRAJEDIOU.

ROBERTS (A.O.) : *Ar c'houmoul a dec'h* (tr. Roparz HEMON), — « Gwalarn », nv. 2 ha.

ROLLAND (Charles) : *Ar Vezventi,* — Montroulez, Hamon, 1901. Sl. Le GARREC.

*Rouanez : Er Rouanné, hoari brehonnec.* D. disano, e kerz L. Herrieu.

ROUDOT (Abad) : *An aotrou Tromenec'h pe Chap. an Absolven.* — 3 arvest ; Brest, 1911.

id. : *Salaün ar Foll.* — 3 arvest, 1913.

id. : *War an hent bras ;* 1 arv. (D.).

ROUX (Abad) : *Bue ar Mab Prodig,* — meneget war « Groaz ar Vretoned », 3-7-1904.

ROUX (Eujen Le) : *Ar Barner Barnet,* — p. c'h. fentus en 1 arv. ; bet moulet war « Breiz », gwengolo-here 1930.

id. : *Ar Barr Avel,* — p. c'h. e 3 arv. ; D. ; bet c'hoariet meur a wech.

SANSON (Abad) : *Pasion ha Trajeriss hun Salvér Jesus-Chrouist, groeit er blé 1787,* — moulet goude 1811 ; adembannet e-ti Galles, Gwened.



*Saül (Ar Roue) :* Sl. TRAJEDIOU.

SHAKESPEARE : *Marc'hadour Venezia* (tr. « The Merchant of Venice », gant J.L. EMILY), « Gwalarn », nv. 5, 6, 8, 9, **10.**

id. : *Keben doñvaet* (tr. « The taming of the Shrew », gant J.L. EMILY), D. e-kerz « Ensavadur Breizh » ; darn embannet war « Walarn », nv. 12.

id. : *Makbez* (tr. « Macbeth », gant Roparz HEMON), « Sterenn », nv. 3, 1941.

SHELLEY : *Prometheus diereet* (tr. Roparz HEMON) ; darn ; « Gwalarn », nv. 9.

SIDANNER : Sl. RENNADIS.

SYNGE (J.M.) : *War varc'h d'ar mor* (tr. Y. DREZEN) ; « Gwalarn », nv. 7 ; moulet distag : Brest, emb. Gw., 1926.

id. : *An draonienn hep heol* (tr. Y. DREZEN) ; « Wardu ar Pal », nv. 2, p. 80.

TADIG : *Gwad Abel, pe an daou vreur.* — Drama brezonek e 3 arv. ; Gwengamp, Toullec, 1932 (in-8, 121 p.).

## TRAJEDIOU

*Tragedy sant Alexis,* D. e kerz L. Herrieu ; eilskrivet gant Jalm Penvern eus Kerantrec'h, Kaodan, 1843.

*Tragédie de St Alexis,* D. sinet « Jean Le Boleis, laboureur ». Deiziadet : 19 a viz mae 1799. Dastumad Buléon (PLG).

*Tragédie de St Alexis,* D. eilskrivet n'eus ket pell diwar eun dournskrid savet gant Visant Ma-

rouille eus Ker hero e Pleskop. Deiziadet : 4 a viz meurz 1799. E kerz an aotrou Guillevic (PLG).

*Tragédie de la Bienheureuse et martyre sainte Barbe*, D. sinet « par moi Robic du village de Penfaux commune de Naoyal Pontivy, ce jour 15 mai 1815 ». Keinet, e ratre mat ; e kerz an abad Cadic (Bihui) (PLG).

*Tragédie de sainte Barbe*, D. diglok, oc'h enderc'hel roll Dioscor hag ar vourrevien. « groeit é nar- « deven er blé mil heih cant hueh ar nouguen « ér guétan de a verh, dré on mé corli hun « diraison. Le diraison. » E kerz L. Herrieu (PLG).

*Tragedy sant Bihuy*. D. eus 1806, e kerz an ao. Ar Goff, tavarnour e Bihui (PLG).

id., — eilskrivet war-dro 1850 gant eur c'hloareg eus Plumelio, Bellec de Kergristien war eun dournskrid koz disheñvel diouz an hini a-raok hag a oa e kerz tiegez Robic eus Bihui. E kerz an Itron Ar Goff eus Bertelame (PLG).

id., — Savet diwar an hevelep dournskrid hag an hini a-raok, hogen direisoc'h. 1860. E kerz an abad P. Bellec (PLG).

*Trajedi sant Bihui*, Gwened 1875 (in-18).

*Tragedy santes cattelein*. D. Ar bajenn genta hepken. Dekvet trajedienn eus eun dournskrid a zo e kerz an abad Buleon (PLG).

*Trajedien santes Genovefa*, D. in-folio 90 p., 1814. Dastumad Vallée. Kv. *Bibl. Nat.*, nv. 24, 25, 26, 96 (ALB).



*Tragédy santes Geneveue*, D. Er riblenn « Le Gaillard du Mégouet en Bignan. L'an de grâce 1807. » Dastumad Buléon (PLG).

*Trajédie santés Geneveuve*, D. diglok ; ar 5-vet arvest hepken « transcrivet dre Louëss Bellec 1817 ». E kerz an abad Maguéresse (PLG).

*Trajedien Sant Guillarm, condt deus a Poatou ;* Montroulez, 1872 (in-18).

*Trajedienn Isaaç* : Sl. *Isaac*.

*Saint Jean-Baptiste, tragédie bretonne*, D. in-folio 108 p., eilskrivet dre zourn Luzel e 1844 diwar eun D. eus 1763, taolennet gantan, *Rev. Celt.*, V, 321. Kv. *Bibl. Nat.*, nv. 14, 15 (ALB).

*Tragédie sant Iahan er Badéour*, D. eus dastumad Buleon (PLG).

*Trajedi Jacob leshanvet Israel*, Montroulez, 1850 (in-18).

id. : Sl. Ledan.

*Tragédie ha buhé santtes Julianne martires hag e hansorted e brohonec guenet*, — D. eus dastumad Buleon, 1810. Sl. Buheziou.

*Tragédie santés Julitte ha sant Cir hé mab e breton, tennet ag er martirologe romain* « Jean Le Boleïs de Plescop l'an de grâce 1800 ». Dastumad Buléon (PLG).

(Tragédie) *Santes Julite ha sant Cire*, — D. Ar bajenn genta a vank. Ouspenn an dournskrid, tammou eus eun drajediean Sz Barba, hag eur ganaouenn. Sinet eo « Jean-Pierre Lamer de Saint-Sauveur ». E kerz L. Herrieu (PLG).

*Tragédie sant Loueis Roué a France*, — D. « Le Fraper scripsit anno 1788 ». Eilskrivadenn c'hraet n'eus ket pell. Dastumad Buléon (PLG).

*Tragédie er Mab Prodig,* — D. sinet Vincent Robic. Emañ e levraoueg Kloerdi Gwened (PLG). Sl. BUHEZIOU.

*Trajédie Marie Stuart Reine d'Ecosse,* — D. sinet « Gillet Jean-Marie de Saint-Jean-Brevelay 1841. » Dastumad Buléon (PLG).

*Trajedi Moyses, lesennour an Hebreaned,* — Montroulez 1850 (in-18).

*Tragedy santés Reine,* — D. eus dastumad Buléon (PLG).

*Tragédie de sainte Reine,* — (ano-talbenn kollet). D. e kerz an ao. Nicolas, eus Kolpeu.

*Tragedy Robert an Diaoul,* — D. in-folio 182 p., 1862. E lenndi-kêr Kemper.

*Tragédy du roy Saül,* — D. Kenta pez eun dournskrid oc'h enderc'hel ar peziou all-mañ meneget a-gent : Sz Jenovefa, Sz Reine, S. Yann Badezour, S. Agapit, Sz Katell. An dournskrid a-bez a zo e stad fall. Dastumad Buléon (PLG).

*Trifina (Sz)* : Sl. BUHEZIOU, LUZEL.

*Tri Roue (An)* : Sl. BUHEZIOU.

*(Ar) Varn Jeneral* : Sl. BUHEZIOU.

VILLEMARQUÉ (H. De La) : *Le grand Mystère de Jésus, Passion et Résurrection,* drame breton du Moyen Age, avec une étude sur le théâtre chez les nations celtiques. — Paris, 1865 (in-8).

Roazon/Lokournan,
31-10-1941.



# Rakvenoziou war ar Vrudouriez

An den a vremañ, a bep oad hag a bep stad, a vez pouezet war e youl, bemdez, hep gouzout d'ezañ peurliesa, gant ar bruderez : bruderez kenwerzel, bruderez politikel, relijiel pe all. Berniou traou a vez ijinet da zedenna e sellou, da gregi en e spered, en e galon, da boueza war e youl : embannou ar c'helaouennou, skritellou war ar mogeriou, prenestr ar staliou e kêr, traktou, levriouigou-bruda, skeudennou-bruda pe c'hoariellou evit ar vugale, kontilli pe kreionoubruda, pe n'eus forz petra all evit ar re vras, levriouroll bruderez dre ar skingomzerez, gwisk pakadou ar marc'hadoureziou gwerzet dindan verk, hag all, hag all... E pep lec'h hag e pep mare, war ar maez kement hag e kêr, emaomp dindan levezon ar bruderez.

Arabat sellout ouz ar bruderez evel ouz eur benveg da douella an dud ha da lakaat o arc'hant da lammat er-maez eus o godellou. Mar deo mat ar bruderez da skoazella al labour gwerza, pa vez implijet a-ratre, mar deo mat da greski gounidou ar genwerzourien a ra ganti, da aesaat labour ar marc'hadour, mar deo ar bruderez eur benveg-kenwerz dispar, arabat ankounac'haat ez eo ar roll c'hoariet gantañ er Gevredigez dounoc'h kalz ha pouezusoc'h.

« Ar bruderez a had menoziou nevez, pennabeg eo da zleadou nevez, rei a ra berz da oberennou nevez. En eur gemma doareou spered an dud e kemm ivez o doareou beva. Ar bruderez a ro buhez hag a

gemm-digemm diazezou buhez an engroez ; al lusker kreñva eo da lakaat pe da gemma boaziou an dud. Astennet eo levezon ar bruderez war an holl draou a zebromp, war an dilhad a wiskomp, war gefridiou ha c'hoariou an holl dud » (Coolidge, 1926).

« Ober ha dizober a ra ar bruderez kredennou an dud, c'hoari a ra gant froudennou an engroeziou, merat a ra an eneou, gwaska a ra warno he barnou hag ivez eur menozad eus mabden. Pourchas a ra d'ezo ar geriou zoken o devo da implijout. Eur pikol kran eo, galloudusa benveg-stalonata bet ijinet gant mab-den » (P. Herbin).

En eur c'heñver ez eo ar bruderez eur skourr eus ar Gelennadurez poblel. Stummet e vez spered eur bobl gant ar bruderez hag alies zoken, ez eo ar bruderachou, ha netra all, boued-spered rummadou tud munut'zo : evito ar bruderez eo a zo fiziet ennañ digeri o c'halon d'an holl draou en tu-hont d'ar vuhez pemdeziek, evito ez eo alies ar prenestr, n'eus nemetañ, digoret war an arzou-kaer ha war holl draou ar spered.

Bras-divent eo levezon ar bruderez. Talvoudus e c'hellfe beza al levezon-se e meur a geñver evit an Emzao broadel, ha ret e vefe he studia piz, n'eo ket hepken e-keñver he zalvoudegez evit ar c'henwerz breton, hogen dreist-holl evit he levezon war spered ar Vreiziz ha war-dazont hor broadelez.

Peogwir ez eus er FRAMM KELTIEK eur GEVRENN EVIT AR VRUDOURIEZ, ne dlefe ket beza pal kenta ar Gevrenn-se bruda labouriou ar FRAMM pe vruda darn pe zarn eus pinvidigeziou Breiz. He fal kenta, he fal pouezusa a dlefe beza strolla micherelourien vrezon ar vrudouriez, da studia ar bruderez



a bep doare, graet e Breiz, dreist-holl abaoe derou hor c'hantved. Kavet e vefe ez eo bet ar bruderez en hor bro eur benveg euzus da zistresa, da ziheñcha spered ar Vretoned, eur benveg ken fall er c'heñverse hag ar Skol c'hall, ken fall hag ar Verouriez Stad gall. Ha n'eo ket ar Vrudouriez hec'h-unan a zo kiriek, hogen an implíj a zo bet graet anezi.

KEVRENN AR VRUDOURIEZ a lakfe hec'h izili da glask ha da studia piz ezommou speredel ar Vretoned, da glask ha da studia an danvez-bruda dispar a c'heller kavout en hor yez, en hor sonerez, en hon arzou-kaer, en hon eneoniez, hon istor, en hor bro hag a zo bet lezet diimplij koulz lavaret. E skeud ar studiadennou-se e tlefe beza savet diazezou eur Vrudouriez a spered breton ha keltiek, eur filosoferez brezon ar Vrudouriez, a vefe lakaet da ren muioc'hmui war ar bruderez graet en hor bro gant ar pal uhel : beza talvoudusoc'h d'an arboellerez brezon eget ar Vrudouriez estren, ha da genlabourat war eun dro, gant he holl bouez, da gelennadurez hor Pobl ha d'an Adsavidigez vroadel.

Ret e vefe studia ivez an doareou da herzel e Breiz, dioustu hag en amzer da zont, ouz distresadur ar spered broadel gant « amprevaned » ar bruderez, dizesk war o micher pe skraperien, a ra implij fall pe diwir eus ar benveg galloudus fiziet en o daouarn. Boulc'het eo bet al labour e broiou estren 'zo, dreist-holl en Alamagn gant Kuzul ar Vrudouriez, er Stadou-Unanet gant Emgleo ar C'hevredadou Brudourien Amerikat, hag eun tammig ivez e Bro-C'hall gant Kevredigez C'hall ar Vrudourien. Eur vro binvidik evel Breiz, eur bobl onest evel ar Vretoned a dle beza difennet ouz ar bruderez fall pe diwir dre

eul lezennadur ar Vrudouriez savet gant Breiziz vrogar.

Setu eun nebeut menoziou a zispleg pegen start eo al liammou o staga ar Vrudouriez ouz eun Emzao a Sevenadurez vroadel evel hon hini. Setu, d'am soñj, petra a dlefe beza menoziou-stur labouriou KEVRENN AR VRUDOURIEZ ar FRAMM KELTIEK. Menoziou a zo disoñjet peurliesa gant tud dic'houzvez war vicher ar Vrudouriez, disoñjet ivez gant kalz a vrudourien siouaz.

G. LEMEE,

Roazon, 17 Here 1941.



# Evit savidigez eur Gevredigez-Skigna

Meur a wech, a-raok ar brezel hag abaoe, ez eo bet goulennet ouzin ha ne vefe ket eun tu d'ober bruderez da ledanaat tachenn ar Brezoneg, ha dreist-holl gwerza muioc'h a baper moulet e Brezoneg pe diwarbenn traou Breiz.

*Bruderez pe Skignadur ?*

Evel just e vefe eun dra vat ober bruderez evit ar Brezoneg, pe gentoc'h urzia eun tammig ar bruderez graet evit ar yez, hag astenn anezi e lec'hiou pe e renkadou tud n'int ket bet trevellet c'hoaz. Bruderez evit ar Brezoneg a zo, hag a zo bet pell'zo, met ar bruderez-se a zo bet graet peurliesa hep urz ebet, en eun doare direiz, hag hogos atao n'eo ket bet klasket trevella tud en tu-hont d'eur c'helc'hiad tud a oa gounezet pe damc'hounezet d'ar gudenn kinniget.

Bruderez ar BLEUN BRUG, hini ar BREZONEG ER SKOL ha nevez' zo hini STROLLAD BROADEL BREIZ o deus klasket hag a zo deut a-benn da denna sellou rummadou tud nevez ha da zegas o meizerez war draou Breiz, hogen froudennus eo an dud e Breiz evel e lec'h all ha n'eo ket a-walc'h boueta puilh tro-war-dro d'ar vag, ret eo ivez diskenn an higennou ha klaoui buan, dioustu ma teu ar pesk da gregi.

Mar deo mat rei da c'houzout d'an dud pa vez lakaet e gwerz eur varc'hadourez talvoudus d'ezo (ober bruderez), ret-mat eo ivez degas ar varc'ha-

dourez e-barz diraez an danvez-prener, (skigna ar varc'hadourez), ha derc'hel soñj atao n'eo ket diraez an danvez-prener kalz hiroc'h eget e vrec'h, ken lezirek eo.

*Pouezusoc'h eo ar Skignadur*

Evit-se eo e soñjan ez eus bremañ eun dra kalz pouezusoc'h eget ober bruderez : skigna ar varc'hadourez an hini eo, lakaat an embannadurioù a bep seurt dindan zourn an danvez-prenerien a zo bet dihunet o spered da draou Breiz hag a zo prest da brena n'eus forz petra a vo kinniget d'ezo e-pad eur maread. Dioustu ma vez entanet unan bennak evit ar Brezoneg pe evit traou Breiz, ret eo rei *dioustu* d'ezañ peadra da vaga an tan, pe mervel a raio, disachet gant eur froudenn all, ha kollet e vo an den evidomp. Neuze, a-raok klask ober eur strivadenn all dre ar bruderez, ez eo ret aoza skignadur an embannaduriou.

*Ar skignadur evel m'emañ bremañ*

Fall eo ar skignadur bremañ .

*Evit ar c'helaouennou.* — Bez' ez eus eur gevredigez hepken o pleustri e Breiz war gudenn skignadur ar c'helaouennou, ar MESSAGERIES HACHETTE an hini eo. Er-maez eus ar c'hêriou bras, rouez eo o staliou e Breiz. Kontou ar MESSAGERIES HACHETTE a vez diwezat atao ha dic'hallus da ensellout.

Kelaouennou an Emzao a zo bet ret d'ezo sevel pep hini eviti hec'h-unan eur benveg-skigna. Peurliesa n'eo ket deut a-benn, ha skignet e vez ar c'helaouennou dre goumanant nemetken. Evit eur gelaouenn hepken, an HEURE BRETONNE, eur benveg skigna a zo bet savet, diazezet, evit eul lod, war roued staliou ar MESSAGERIES HACHETTE, evit eul lod all war staliou dieub kavet gant Merouriez ar gelaouenn pe gant kevrennou ar Strollad. Diaes eo labour Merouriez ar gelaouenn abalamour d'he benveg gwerza beza liesseurt, hag ouspenn-se koustuskenañ e teu da veza dre ma n'eo ket savet war diazezou kenwerzel. E lec'hiou'zo, eur gelaouenn gwerzet pevar real a goust eur skoed gant an holl frejou.

E lec'hiou all, n'eo ket skignet ar gelaouenn abalamour da leziregez ar gevrennad.

*Evit al levr.* — E-pad pell amzer, n'eus bet seurt ebet. An embannerien levriou a oa ret d'ezo neuze ober pep hini evitañ e-unan al labour skigna, pa n'oa ket ar skrivagner e-unan a oa ret d'ezañ ober. Kollet eo bet e mod-se kalz a amzer hag a arc'hant, ouspenn mont e-biou d'ar pal, a oa ledanaat tachenn ar menoziou moulet.

Hervez prezegenn an Aotrou R. HEMON er skingomzerez d'ar 24 a viz Gwengolo, fiziet e vefe hiviziken embannadur an holl levriou brezonek en unan pe daou embanner nemetken. Eur bazenn war-raok eo se ; aesaet e vo al labour, hogen n'eo ket dirouestlet kudenn ar skignerez evit kennebeut : an embannerien a ranko bremañ embreger skignerez an oberou moulet ganto, met, ne vern gant piou e vefe, ret e vo embreger al labour-se.

Ma fell d'imp ledanaat e Breiz gwerz an embannaduriou breizek ha diazeza ar werz, ret eo d'imp sevel eur benveg da glota gant ezommou an emban-

nerien diouz eun tu, gant lec'htresadur Breiz ha doare spered Breiziz diouz an tu all.

*Aozadur eur gevredigez-skigna*

Evit ar c'helaouennou hag evit al levriou, mar deo ret-holl kenderc'hel da werza anezo dre hanterouriez ar varc'hadourien-levriou, evit d'an dra-se beza bremañ diaes a-walc'h pe goustus (an dra-se a zo eur gudenn a levezon, dreist-holl evit al levriou skrivet e Brezoneg), anat eo ez eo ar skignadur didro eus an holl stummou gwerza, a roio berz d'an embannaduriou brezon :

gwerz war hop,
gwerz eus eun ti d'egile,
gwerz dre staliouigou-red,
gwerz war ar marc'hadou,

graet gant tud emskiantek eus o mision ha dreist-holl bleniet gant pennou entanet gant ar menoziou broadel ha gouest da lakaat an ezommou broadel a-us d'an ezommou kenwerzel.

Ar skignadur didro-se a ranko beza graet hep feuka ar marc'hadour-levriou pe ar marc'hadour-kelaouennou, hag en eur virout d'ezo o gwiriou reiz.

Eur seurt Kevredigez-Skigna a dlefe sevel e Breiz eun toullad kreizennou, pep kreizenn da bleustri, e diabarz he c'helc'hiad, war :

*Levriou.*

1° klask fred d'al levriou gant ar varc'hadourien levriou, ensellout ar staliou da welout ha lakaet e vez al levriou war wel.



2° gwerz didro d'ar brenerien « a lorc'h ».

3° gwerz-red eus eur vereuri d'eben, war ar marc'hadou, levrgirri (pe levrvirc'hed-houarn), pep parrez ar c'helc'hiad o veza trevellet eur wech ar miz pe bep daou viz.

*Kelaouennou.*

1° klask staliou da lakaat ar c'helaouennou e-barz, digas di ar c'helaouennou, ensellout ar werz.

2° klask koumananterien.

3° gwerz war hop a vareadou resis.

E pep kelc'hiad e vefe kaset al labour da benn gant eur Fiziad-Kelc'h hag eur Gwerzer-Red, sikouret, diouz o labour, gant eun niver bennak a werzerien war hop ha rederien da zegas ar c'helaouennou da stal ar varc'hadourien.

Renerez ar Gevredigez-Skigna a vefe daou skourr enni :

1° *Skourr al levr.* — En em glevout gant an embannerien evit pourvezi hag adpourvezi ar varc'hadourien levriou (levrierien, marc'hadourien-red, h.a.) ; kas ar varc'hadourez d'o zi ; dastum an arc'hant ha paea an embanner ; dastum an holl levriou ha kelc'hgelaouennou chomet diwerz.

2° *Skourr ar gelaouenn :*

*a*) en em glevout gant an embanner evit skignadur ar paper d'ar staliou ha d'ar werzerien ; kas ar varc'hadourez ; dastum an arc'hant ha paea an embanner ; dastum an holl baper chomet diwerz.

*b*) moula bandennou ha posta an holl gelaouennou d'ar goumananterien.

Diwezatoc'h e c'hellfe beza savet eun trede skourr :

3° *Skourr ar bruderez.* — Studia ha kinnig d'an embannerien abadennou ha kenabadennou bruderez evit eul levr, eur gelaouenn evit seurt embannaduriou pe evit an holl embannaduriou brezonek.

Da skourr ar bruderez e vefe keneilet eur c'huzulier, eul levrier ampart war e vicher, da weladenni aketus an holl varc'hadourien levriou ha gwerzerien evit gwellaat o skiant-micher. Ar c'huzulier-se a dalvezfe kalz d'ar varc'hadourien vihan, ken niverus e Breiz, ha lies gwech hogos dizesk war o micher. Ouspenn-se, ar c'helou dastumet gantañ a vefe talvoudus evit renerien ar Gevredigez-Skigna hag ivez evit an embannerien.

Skourr ar Bruderez a dlefe ivez embann eur « C'HANNADIG AN EMBANNADURIOU E BREIZ », a vefe e bal :

1° lakaat war daol pep levrier eur roll peurakuit bepred eus an embannaduriou e Breiz,

2° kelenna ar marc'hadour levriou war an embannaduriou breizek ha dreist-holl war an embannaduriou brezonek (N'eo ket atao ar marc'hadour eur brezoneger anezañ).

Ar c'hannadig-se a rofe da c'houzout pennadou diwar-benn Breiz, pe skrivet en eur spered breizek, pe c'hoaz e Brezoneg, bet embannet e Breiz pe en diavez gant kelaouennou ha kelc'hgelaouennou ; rei a rafe ivez eur rentakont berr pe verroc'h eus an holl levriou diwar-benn Breiz, pe skrivet en eur spered breizek, pe e Brezoneg.



### *Dispignou ar Gevredigez-Skigna*

Ar mizou pouezusa da sevel eur seurt Kevredigez Skigna a vefe ; evit pep kelc'hiad ; evit eur bloaz :

| | |
|---|---|
| gopr ar Fiziad Kelc'h . . . . . . . . . . hag eur c'hementad dre gant war werziou e gelc'hiad. | 24.000 lur |
| gopr ar Gwerzer-Red gant eur marc'hhouarn . . . . . . . . . . . . . . . . . hag eur c'hementad dre gant war e werziou. | 24.000 |
| feurm eun ti da virout ar varc'hadourez ar werzerien war hop a zo paeet diouz ar c'hementad. | 3.000 |
| | 51.000 lur |

hervez va studiadenn e vefe ret kregi gant pemp kelc'hiad da zont buan da zek, neuze :

51.000 × 10 a rafe 510.000,»» lur

### *Goprou ar Gevredigez Skigna*

Gopr ar Gevredigez a vefe paeet gant an embannerien diouz ar varc'hadourez skignet.

Hervez ar sifrou am eus gallet dastum, kelaouennou an Emzao a werz war-dro 65.000 niverenn pep sizun e Breiz. War bep niverenn, e vez war-dro tri gwenneg evit ar mizou gwerza, ar pez a ra evit eur bloaz :

65.000 × 52 × 0,15 = 507.000,»» lur

Pa vefe skignet gwelloc'h, e vefe gwerzet muioc'h ha neuze gounezet muioc'h ivez gant ar Gevredigez. Ouspenn-se, gouzañv a c'hellfe brud kelaouennou'zo ma vent skignet gant eur gevredigez-skigna na

labourfe nemet evit embannaduriou an Emzao. Dre se e vefe mat klask kaout ivez unan pe diou gelaouenn nep-tu, stumm LE PILORI pe LA GERBE. Ar c'helaouennou-se a zegasfe gounid d'ar Gevredigez.

Ouspenn se c'hoaz, bez' e c'heller soñjal e teufe a-benn pep er gwerz da werza 50 lur a levriou bemdez, pe :

50 lur × 300 devez × 10 den × 50 % = 75.000 lur.

Eul levr nevez « a lorc'h » (NOMENOE-OE, ITRON VARIA GARMEZ) a c'hallo beza embannet bep c'houec'h miz ha gwerzet dioutañ 500 niverenn ez-didro, d'an nebeuta d'ar priz-etre a 60 lur, neuze bep bloaz :

60 lur × 500 niv. × 2 wech × 50 % = 30.000,»»

ha koumanantou a vefe kavet d'an holl gelaouennou gant 20 % a c'hounid evit ar Gevredigez. Lakaomp e c'hallfe pep kelc'hiad ober bep miz 1.000 lur a goumanantou ; ar gounid a vefe 24.000,»» lur.

En holl, ha d'an nebeuta, 636.000,»» a c'hallfe beza dastumet gant eur Gevredigez-Skigna digant embannerien an Emzao. Reiz hen gouzout, ar sifrou-se a dlefe beza studiet spisoc'h, hogen, a-benn bremañ e seblant eur Gevredigez Skigna beza gouest da veva.

*Penaos e c'hellfe beza savet.*

Ar Gevredigez Skigna-se a dlefe beza savet e stumm eun emgleo a genlabourerez etre embannerien kelaouennou hag embannerien levriou an Emzao, digor ivez d'ar varc'hadourien-levriou a garfe kenlabourat. Evit kregi, e vefe tu da implijout rouedad staliou



an HEURE BRETONNE, en eur rei eun diazez kenwerzel d'ar benveg-se.

G. LEMEE,
16 Here 1941.

---

## EUN NEVEZINTI

*Kenvreuriez ar viniaouerien vrezon pe « K.A.V. » a striv abaoe ouspenn daouzek vloaz, da zerc'hel ar c'hiz da seni gant ar biniou, ar vombard hag an taboulin.*

*Meur a zousennad tud yaouank eus Paris a zo bet tuet ha kenteliet gant K.A.V. da seni gant hor benvegou sonerez breizek. Benvegou he deus kaset hi da wardro pevar ugent kenvroad all eus Breiz, Bro-C'hall ha pelloc'h zoken.*

*Emañ bremañ K.A.V. war-nes embann eul levr toniou skrivet a-ratoz evit ar biniou. Eun nevezinti eo ; biskoaz n'eus bet graet kemend-all e Breiz. Eiz pe zek lur e vo gwerzet al levr d'ar rakprenerien, int a baeo p'o do bet anezañ. Bezit rakprener, kasit hoc'h ano da Genvreuriez ar Viniaouerien Vrezon :*

*59, Rue Boissière, Paris (XVI^e).*

# ROLL
## AR PENNADOU EMBANNET WAR « WALARN »

renket diouz o zestennou
hervez Renkadur « Ensavadur Breiz »
hag hervez anoiou an oberourien.

(Du 1940-Mezeven 1941)

### Diskleriadur ar berraduriou

| | |
|---|---|
| (B. E.) | Pennad e brezoneg eeun |
| Gw. | Gwalarn |
| a-z. | a-zivout |
| db. | diwar-benn |
| lev. | levrenn |
| niv. | niverenn |
| not. | notenn, notennou |
| P. | pennad(ou)-skrid |
| p.-c'h. | pez-c'hoari |
| std. | studiet (gant) ; studiadenn |
| tr. | troet (gant) ; troidigez |
| 92/45 | (Gw.) niv. 92, pajenn 45 |
| 136-7 | niv.-daou 136-137 |

*** Ar pennadou o tont goude an arouez-se n'eus d'ezo ano oberour ebet.



I

Renkadur
hervez an Testennou

## 0 : YEZONIEZ

### 01 : Geriadurez

*Pennadou B/01*



### 02 : Yezadurez

*Pennadou B/02*



### 06 : Diskleria-Testennou

*Pennadou K/06*



### 07 : Kelennadurez ar Yezou

*Pennadou B/07*



## 1 : LENNEGEZ

### 10 : Lennegez dre vras

*Pennadou B/10*

## 11 : Henlennegez

*Pennadou B/11*

L. DUJARDIN
Eun dournskrid koz .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 131/61

*Pennadou K/11*

R. HEMON
Konnla bleo melen hag ar Gorriganez (tr. diwar an iwerzoneg koz) .. .. .. .. .. Gw. 132/177

X. (tr. R. HEMON)
Huñvre ar Gontell (B. E.) .. .. .. .. .. .. Gw. 130/15

## 12 : Barzoniez

*Pennadou B/12*

ABEOZEN
Goañv digenvez .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 133/197

Gw. B. KERVERZIOU
Barr-Avel .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 136-7/378
Loariad .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. » 136-7/379
Kened .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. » 136-7/380

Youen DREZEN
Susinio .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 130/22

GAWAIN
Ezvezañs .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 131/67

Maodez GLANNDOUR
Tonkadur den .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 135/291
Beg ar Raz ; Menez Bre .. .. .. .. .. .. » 135/292
An erc'h war an enezeg ; Gwezenn-sapr » 135/293
Stivell-diabarz .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 135/294
Mari-Vadalen .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 136-7/358

Roparz HEMON
Ar C'helou Mat .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 130/26

***
Cantiqu ouar an Ave Maria .. .. .. .. .. Gw. 133/210
Gwerz Santez Eoded (tennet eus Dournskrid Botmeur) .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 134/249

*Pennadou K/12*

DAFYDD AP GWILYM
Dyddgu (gant tr. vrezonek Y. MESTREIZOK) Gw. 134/273
Eiddig (id.) .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 135/295

X. (tr. diwar an iwerzonek koz)
Kan Kormak mab Koulennan .. .. .. .. .. Gw. 130/32





***
Ar plac'h yaouank (barzoneg-pobl roumaniat) .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 133/231

## 13 : Kontadennou

*Pennadou B/13*

Jakez KONAN
Lannevern e kañv .. .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 133/199

GAWAIN
War c'hlann an aber Gw. 134/245

PIPI STOUP
Pez eiz real va mamm-goz .. .. .. .. .. Gw. 134/260

Jakez RIOU
Tan war c'horre Kemenez .. .. .. .. .. .. Gw. 132/151
Pec'hed marvel Gregor Kogan .. .. .. .. Gw. 132/154

*Pennadou H/13*

Joseph FOLLIET
Melezour ar Vuhez hag ar Maro (tr. e brezoneg gant KERVERZIOU) .. .. .. .. Gw. 133/211

X.
Morverc'h an enez roz .. .. .. .. .. .. .. Gw. 136-7/343

## 15 : Skridvarnerez

*Pennadou B/15*

***
Embannaduriou nevez (P. db. Yezadur Brezonek ha Geriadur-godell Roparz HEMON, Marvailhou ar Vretoned, Imram, Ar Grilheta e Breiz, Makbez, Nominoe-Oe) Gw. 135/324

*Pennadou K/15*

REUN ARGANT
Hon doueed koz (P. db. levr. M.-L. SJOESTEDT : « Doueed ha Kedern ar Gelted ») Gw. 134/276

*Pennadou H/15*

CARLYLE
P. eus « Levr an Dud-Veur », tr. gant R. HEMON .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 131/88

Roparz HEMON
Kantvet deiz-ha-bloaz « Levr an Dud-Veur » CARLYLE .. .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 131/87

Jakez KONAN
Rimadellou bugale gornbro Berroz .. .. Gw. 136-7/432

L. DUJARDIN
Krennlavariou brezonek (levrlennadurez) Gw. 135/328

## 6 : PREDEROURIEZ

### 70 : Prederouriez, dre vras

*Pennadou B/70*

GAWAIN
Skiant Vreiz :
Raklavar ; Kentskrid .. .. .. .. .. .. .. Gw. 135/318
I. — Diazez Skiant Vreiz .. .. .. .. .. Gw. 135/320
II. — Skiant Vreiz ha spered ar C'helt Gw. 136-7/352
III. — Gwirvoud hag Amvoud .. .. .. .. Gw. 136-7/354

*Pennadou H/70*

M[aodez] G[LANNDOUR]
Eus bro an Tarz-Heol .. .. .. .. .. .. .. Gw. 130/37

### 77 : Kristeniez

*Pennadou B/77*

Jakez KONAN
Pedennou iskis klevet er Sklaerded Perroz Gw. 136-7/434

Yeun AR GO
Eur c'hantig brezonek eus amzer an Dugez Anna .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 135/298

### 78 : Paganiez

*Pennadou K/78*

REUN ARGANT
Hon doueed koz (P. db. levr. M.-L. SJOESTEDT : « Doueed ha Kedern ar Gelted ») Gw. 134/276

## 7 : YEC'HEDOURIEZ

### 86 : Speredembregerez

*Pennadou H/86*

R. H[EMON]
Eur stur d'an ene (B. E.) .. .. .. .. .. .. Gw. 130/29
Trec'hi ar spont (B. E.) .. .. .. .. .. .. Gw. 131/77



## 8 : STOURM KEVREDIGEZEL

### 92 : Kelaouennerez

*Pennadou B/92*

R. HEMON
P. — kelaouennerez (« P. an embannour » Gw.)
Danvez-labour .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 130/5
Ar C'hloc'h o c'hervel .. .. .. .. .. » 131/53
Deskomp .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. » 132/147
Yaouankiz .. .. .. .. .. .. .. .. .. » 133/195
Hor Gwask-Vrezonek .. .. .. .. .. .. » 134/243
Kentel an Darvoudou .. .. .. .. .. » 136-7/341

***
Keleier .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 130/6, 131/66

*Pennadou H/92*

***
Skol-vihan ar C'helaouennerez
I. — Kempenn ar P.-skrid .. .. .. Gw. 133/233
II. — Ar yez .. .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 134/281
III. — Ar pennad-skrid .. .. .. .. .. Gw. 135/314
Skol dre lizer ar C'helaouennerez .. .. Gw. 135/336

### 93 : Displegerez

*Pennadou B/93*

A. KOULOUARN
Gant brezonegerien Baris .. .. .. .. .. .. Gw. 133/238

### 94 : Skingomzerez

*Pennadou B/94*

**A. — Pennadou-skrid**

R. H[EMON]
Skingomzerez .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 132/157

**B. — Danvez evit ar Skingomz**

ABEOZEN
Donedigez Sant-Brieg e Breiz-Vihan (skinarvest) .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 132/159

### 96 : Lenndiou ha Mirdiou

*Pennadou B/96*

Gw. BERTHOU
Roll an oberennou embannet gant « Gwalarn » hag ar pennadou embannet war

« Walarn » ha « Kannadig Gwalarn », renket diouz o zestennou hervez Renkadur « Ensavadur Breiz», (meurz 1925-eost 1939) .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 131/97

R. H[EMON]
Renkadur « Ensavadur Breiz » .. .. .. Gw. 130/42

## 97 : **Emzifenn**

*Pennadou B/97*

ENSAVADUR BREIZ
Reolennou ha Kelaouadennou : .. .. .. Gw. 133/237, 135/333
Rannadur ar C'helc'hiadou .. .. .. .. .. Gw. 131/93
Labour ar genskriverien .. .. .. .. .. Gw. 134/286



# II

## RENKADUR AN OBEROURIEN

*hervez urz al lizerenneg*

ABEOZEN
Donedigez Sant-Brieg da Vreiz-Vihan .. Gw. 132/159
Barzonegou : Goañv digenvez .. .. .. .. Gw. 133/197
Sonerez Breizek .. .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 134/279

***
Ar plac'h yaouank (barzoneg-pobl roumaniat) .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 133/231

Gweltaz BERNIER
« Listri diweza ar C'hab Horn », P. db. levr. ar C'habiten Lacroix .. .. .. .. Gw. 133/226

Gwilherm BERTHOU
Roll ar pennadou embannet war « Walarn » ha « Kannadig Gwalarn », hag an oberennou embannet gant « Gwalarn » .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 131/97

CARLYLE
P. eus « Levr an Dud-Veur », tr. e brezoneg gant R. Hemon .. .. .. .. .. .. Gw. 131/88

KERLANN
Adembann « Barzaz Breiz » ? .. .. .. Gw. 130/27
Rimadellou bugale Vreiz-Izel .. .. .. .. Gw. 132/167

Gwilherm B. KERVERZIOU
Barzonegou :
Barr-Avel .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 136-7/378
Loariad .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 136-7/379
Kened .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. Gw. 136-7/380
Mezeged Kembre er Grennamzer .. .. .. Gw. 131/69
tr. « Melezour ar Vuhez hag ar Maro » gant Joseph Folliet .. .. .. .. .. .. Gw. 133/211

---



Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest
*Ar Merour :* Y. DREZEN

# GWALARN

Kelaouenn viziek

Rener : Roparz Hemon

Priz : 50 lur ar bloaz

Kas an arc'hant da :
L. NEMO, 110, Bd. de Metz, Rennes
(C. C. 121-10 Rennes)

Priz an niverenn : 20 lur